Lan Inizan

# EMGANN KERGIDU

ha traoù-all
c'hoarvezet e Breizh-Izel
e-pad Dispac'h 1793

Lodenn gentañ

AL LIAMM
1977

## *UR GER A-RAOK*

*Setu ma teu er-maez, a-benn ar fin, levr brudet Lan Inizan hag a oa klask bras warnañ a-bell zo. Bremañ e c'hello pep hini e lenn eta.*

*Embannet e oa bet* Emgann Kergidu, *evit ar wech kentañ, e ti Lefournier, e Brest. Evel ar wech-mañ e oa bet embannet an div lodenn distag. Al lodenn gentañ a oa deut er-maez e 1877, kant vloaz zo, hag an eil e 1878.*

*Un embannadur all a oa bet graet e 1902 gant D. Derrien eus Brest ha Yann Salaun eus Kemper. An div lodenn a oa bet strollet en ul levr hepken, 335 pajenn ennañ, skrivet stank ha gant lizherennoù bihan.*

*A-drugarez da genlabour Yann-Erwan Abalan eo e teu al levr-mañ er-maez. Hor sikouret en deus da sevel an notennoù, kempennet en deus al levr evit an embann hag e skrivet penn-da-benn er yezh a-vremañ. E drugarekaat a reomp a-greiz kalon rak heptañ ne ouzomp ket pegoulz e vije bet tu da gas al labour da benn.*

*Ul labour tenn ha hir eo bet ha kavet e vo tra pe dra da damall ennañ moarvat gant tud 'zo, met eus hor gwellañ hon eus graet, en ur c'houlenn ali tud barrekoc'h egedomp.*

*En em vataet hon eus dreist-holl eus evezhiadennoù Fransez Kervella evit sevel an notennoù hag ivez evit kempenn ar skrid a zoare. E drugarekaat a reomp hag*

*ivez Yann Desbordes ha Per Denez o deus hor sikouret gant o alioù.*

*Stummoù leonek a zo bet dalc'het alies evit chom hep distummañ an oberenn ha mirout dezhi he liv hag he blaz.*

*E dibenn al levr hon eus lakaet notennoù evit pep pennad o tisplegañ ar c'hemmadennoù pennañ hon eus kavet mat ober pe evit reiñ stumm boaz ur ger leonek bennak. En doare-se, ar re a studio ar skrid, pe ar re en em gavo nec'het gant ger pe c'her pe gant un drolavar bennak, a c'hello teurel ur sell war an notennoù. Pa oa arvarus ur frazenn, hon eus he lezet evel m'edo en ur lakaat un notenn.*

*Spi hon eus e plijo d'hol lennerien an destenn-mañ : danevell an dispac'h gwelet gant ur beleg a vro Leon a-du gant ar roue. Ur skeudenn eus ar mare eo, displeget gant ur c'honter dispar hag ur brezhoneger ken dispar all.*

*Ronan HUON.*

## EVEZHIADENNOU

N'hon eus lakaet notenn ebet evit ar stummoù leonek boutinañ a gaver en oberenn Lan Inizan. Setu amañ ur roll eus ar gerioù-se. Ar stumm kentañ eo an hini a gaver en embannadur-mañ.

— *dlee, dleet,* h.a... e-lec'h « dlie », « dliet », h.a...
— *ouzhpenn, ouzh, diouzh, diouzhtu,* e-lec'h « oc'hpenn, ouc'hpenn, oc'h, ouc'h, dioc'h, diouc'h, dioc'htu ».
— *voe* e-lec'h « oue ».
— *kalon, on, aon, dorn,* h.a... e-lec'h « kaloun, oun, aoun, dourn », h.a...
— *kuzhat, lammat, kerc'hat,* e-lec'h « kuzhet, lammet, kerc'het » (anvioù-verb).
— *evidout, ac'hanout,* e-lec'h « evidot, ac'hanod » ; *din-me* e-lec'h « di-me, d'in-me, d'ign-me » ; (« din-me » a vez kavet er skrid ivez).
— *hentoù, kouentoù, sakramantoù,* e-lec'h « henchou, kouentchou, sakramanchou ».
— *oadet*/oajet ; *gwenodenn*/guenojenn ; *ur vodenn*/eur vojenn ; *predañ*/preja ; *torfedoù, pec'hedoù, pladoù, boutailhadoù,* e-lec'h « torfejou, pec'hejou, plajou, boutaillajou », h.a...
— *degas, degemer, degouezhet,* e-lec'h « digas, digemer, digouezet ».
— *echu, erru,* e-lec'h « achu, arru », peogwir e veze skrivet an daou stumm gant Lan Inizan.

Miret hon eus stummoù zo avat :

— an « -e- » er verboù en « -aat » ; da skouer : « lakeont » e-lec'h « lakaont ».

— ar stumm-verb e « -jon », evel « ma c'hell*jon* », e-lec'h « ma c'hellis ».
— an « i » e-barzh « a garie, ma karient, e karient » = « a gare, ma karent, e karent ».
— « a yoa » = « a oa » ; « divije » = « dije ».
— « leverez, leveromp, livirit, leverer ; kirit, keront » (= karont) « livirin, leverfot, leverot, livirint ; (kement a) giri ; (pa) girint ; karfot ; refot = reot » ; « lezoc'h = lezot ».
« liviris, leveris, leverjomp, leverjont » ; « pa glevjor » = « pa glevjod » ; « pa rejor » = « pa rejod ».
— an anvioù-verb-mañ a zo bet lezet evel ma oant : taoler, teuler, lezer, dilezer, laosker ; lavaret, redet, tec'het, klevet, sellet, gwelet, karet, miret, kemeret, lamet (= lemel).

foennog = foenneg ; mec'hiog = mec'hieg ; pennok = pennek. Kavet e vo ivez er skrid stummoù evel « a deue, a dlee, ne deue ket, ne dlee ket », hep ar c'hemmadur d/z.

# KENTAN PENNAD

## Kastell-Paol ha Landreger

Pell a zo emaoc'h o c'houlenn digant Yann Pennorz kontañ deoc'h e vuhez : mat, setu amañ un abadenn eus e yaouankiz. Diwezhatoc'h, marteze, e konto deoc'h abadennoù e gozhni.

D'ar mare-se, n'oa ket brav doare an dud war an douar. Doue, droug ennañ o welet pec'hedoù ar vro, a lezas e vugale da ober o fenn o-unan. Dall evel ma 'z eo an dud hep skoazell an Aotrou Doue, ne zalejont ket da vont dre an hent fall, fall e pep giz : fall evit traoù ar bed-mañ kerkoulz hag evit traoù ar bed all. Ha n'eo ket marzh kement-se, rak daou zen dall, pa rankont en em heñchañ an eil egile, ne zaleont ket da gouezhañ o-daou war o fenn e foz an hent. Hag an den paour, er bed-mañ, n'eus forzh peger skiantek eo, hep skoazell Doue a zo dall-put.

Ar pezh ez an da gontañ a ziskouezo kement-se deoc'h gwell eget va c'homzoù.

Daou vloaz bennak a yoa oa bet harluet ar veleien gant tud deuet eus a gostez Pariz, abalamour ma ne falveze ket dezho sentiñ ouzh al lezennoù nevez : hogen, al lezennoù-se a yoa a-enep lezenn Doue, a-enep lezenn an Iliz, ha zoken a-enep lealded lezennoù ar bed.

Setu amañ an huñvre a deuas e penn ar re a yoa d'ar

mare-se o kas ar c'houarnamant en-dro. Falvezout a reas dezho lakat o c'hraban war madoù an Iliz ha war ar veleien.

Kemeret madoù an Iliz, evitañ da vezañ un torfed eus ar re vrasañ, rak ouzhpenn ma 'z oa ul laeroñsi, a yoa c'hoazh ur *sakrilach ;* n'oa ket diaes dezho, rak an Iliz n'he deus nag archerien na soudarded da zifenn he zra. Evel-se ne voe ket pell ar frapad : leveoù ar Sent a voe gwerzhet dre bevar c'horn ar vro, ha roet kazi evit netra, rak ezhomm arc'hant a yoa, ha ne gaved ket kalz a dud da deuler war al leveoù-se, rak ar feiz a yoa c'hoazh bev e goueled kalon ar Vretoned. N'eus forzh, kavet e voe unan bennak da brenañ, hag an ilizoù a voe lakaet paour-glez.

Prest goude bezañ gwerzhet leveoù ar Sent e teuas e penn ar Republikaned gwerzhañ ivez ar chapeloù, ar beredoù ha betek an ilizoù zoken. Peseurt gwir o doa da ober kement-se ? Gwir ebet, nemet ar gwir en deus ar bleiz da lonkañ ar penn-deñved, abalamour ma 'z oant ar re greñvañ. Abaoe al laeroñsioù-se eo e teu ar maer, e kalz a barrezioù zo, da ober e vestr war ar beredoù ha war ar gwez a vez enno. Mar emañ hirio an archerien hag ar soudarded a-du gantañ, evel gwechall gant ar Republikaned, n'emañ ket evelato en e wir o terc'hel an traoù-se diouzh e gostez, rak gouzout ervat a ra ne deuont ket a-berzh-vat.

Madoù ar c'houentoù ha madoù an noblañs a c'hoarvezas ganto ar memes tro. Peseurt gwir o doa ar Republikaned adarre da ober al laeroñsioù-se ? N'o doa ket muioc'h eget n'o doa da laerezh an ilizoù. Atav e kavent, evit dont a-benn eus o zaol, un abeg bennak ; rak an neb en deus c'hoant da lazhañ e gi a gav atav ur c'hleñved bennak dezhañ : ma ne gav ket en un tu e kavo en un tu all ; ma ne vez ket kavet a-gleiz e vezo kavet a-zehou. Her gouzout a rit kerkoulz

ha me, tud difeiz ne droont james kein da ijin [1] ebet, mat pe fall, evit dont a-benn eus o zaol : pep hent a zo mat dezho gant ma c'hellint *tapout* o c'hrog.

Evit dont a-benn eus ar veleien, evel m'oant deuet a-benn eus madoù an Iliz, ec'h en em lakejont e doare da lamet digant ar pab hag an eskibien, o galloud warnezho. Hiviziken, war o meno, ur person, ur c'hure a dlee bezañ anvet en e barrez gant ar c'houarnamant : eskob na pab ebet n'o doa da welet war gement-se. Pa ne blije ket ur person pe ur c'hure d'ar c'houarnamant, e veze kaset da ur barrez all, pe zoken lamet e garg digantañ. Heuilh a ranke e pep giz hag e pep tra ali ar c'houarnamant, mat pe fall, evel ma vije e vije. Ha c'hoazh e ranke ar veleien touiñ war o c'houstiañs sentiñ ouzh al lezennoù difeiz-se.

Ar veleien, a-bezh, a en em savas a-enep urzhoù ken direol : kuitaat a rejont o farrezioù evel m'her lavarin deoc'h bremaik. Hag evit gwir, n'eo ket koll ar penn eo lavaret e teu galloud ur person, ur c'hure, da bareañ goulioù an ene, da bardoniñ ar pec'hedoù, da reiñ ar vadeziant, h.a. ... eus a-berzh ur c'houarnamant hag a zo en e benn ur protestant marteze ha ne anavez ket eo ret kofes [2], pe un den disakret bennak ha ne da na war-dro iliz na war-dro beleg ebet, nemet pa vez oc'h ober pourmenadennoù en e rouantelezh, pe pa en em gav un nevezinti [3] bennak gant e dud ? Daoust ha sant Per, hag en doa ranket gwechall kaout e c'halloud da brezeg an aviel digant an Impalaer a yoa d'ar mare-se e Rom ? Nann, e gwirionez, e c'halloud a deuas war-eeun digant Jezuz-Krist, a lavaras dezhañ ha d'an ebestel all : « It dre ar bed holl, deskit d'an holl al lezenn am eus desket deoc'h, ha badezit an holl en anv an Tad, ar Mab hag ar Spered-Santel. » Galloud ar veleien a deu ivez 'ta digant hon Tad Santel ar Pab dre an Aotrou 'n Eskob, a zo e-lec'h Jezuz-Krist, sant Per hag an

Ebestel war an douar, ha neket digant ur c'houarnamant, n'eus forzh pehini e c'hellfe bezañ.

Hag evit gwir, ha ne vije ket bet ur fars m'en divije ranket ar veleien sentiñ, e pep tra, ouzh ar c'houarnamant ? Rak kaer zo, e pep parrez, ar maer eo a ra e lec'h hag en anv ar c'houarnamant, abalamour ar re a zo e Pariz ne c'hellont ket tizhout dre-holl hag a rank en em ziskargañ war re all da ober evito. Neuze 'ta, ar maer en divije gourc'hemennet d'ar person petra da ober, ha zoken penaos ober ar pezh en divije gourc'hemennet. Ne lavaran ket e ve maer sot ebet ; evelato n'eo ket deuet ganto holl ar Spered-Santel war an douar. An dra-se ne raje netra ; n'eus forzh petra ' vije ; ar maer a c'helle lavaret d'an Aotrou Person peseurt *chap* da lakaat da sul, war beseurt ton kanañ ar *C'hirie Eleison...* Ha da c'housperoù ma 'n divije mall ar maer da vont da ober ur *barti domino,* pe un abadenn c'hoari-voulloù, e vije barnet ar person, pe 'vije kontant pe ne vije ket, da ganañ un tamm *Laudate,* rak berroc'h eo eget an *Exitu Israel...*

Ac'hanta ! ha ne vije ket hounnezh ur gudenn diaes da zibunañ ?

Ha neuze c'hoazh, ma rankje ar person, abalamour da lezennoù an Aotrou Doue pe re an Iliz, refuz e bask d'ar maer, petra a erruje gantañ ? Ne vije ket pell evit bezañ savet a-zindan e votoù ha kaset e lec'h all da zeskiñ n'eo ket brav refuz an absolvenn da ur maer n'eus forzh peger fall e c'hallje bezañ.

C'hwi a gav deoc'h eo diotachoù an traoù a gontan amañ : ya, diotachoù int a dra sur, hag hirio ez eus bec'h ouzh o c'hrediñ. Koulskoude, an diotachoù-se a zo bet prezeget dre hor bro, ha dalc'het ker start dezho gant ar Republik, ma 'z eus meur a veleg hag a zo bet er prizon hag a zo marv dre ar *c'hilhotin,* abalamour ne falveze ket dezho sentiñ ouzh traoù ken diskiant. Ar

pezh a lavarin amañ war-lerc'h hen diskouezo deoc'h.

War an eskibien e kouezhas da gentañ gwallyoul an dud fallakr : kenteliet-mat oant gant brasañ enebour en deus Doue hag e Iliz war an douar. An Diaoul, n'eus nemet trubarderezh ha korvigell en e gorf, a alias anezho da skeiñ da gentañ war ar penn, rak pa vez torret ar penn, e vez marv ar c'horf ; pa vez troc'het gwrizioù ar wezenn, ar skourroù ne zaleont ket da zisec'hañ. Hogen, penn kentañ Iliz Jezuz-Krist war an douar eo hon Tad Santel ar Pab ; mes n'oant ket evit tizhout hennezh, da vihanañ bremañ : diwezhatoc'h her graint hag hen degasint d'ar prizon e Frañs. Mes ma ne c'hellont ket tizhout hon Tad Santel ar Pab, e skoint war an eskibien, e genvreudeur, a ra, en e lec'h, dre bevar c'horn ar bed.

D'ar re-mañ e voe degaset da gentañ lezennoù difeiz ha diroll gant ar c'houarnamant nevez. Gourc'hemennet oa dezho touiñ sentiñ ouzh al lezennoù-se, rak, hiviziken, ar c'houarnamant hepken eo a dlee envel, e Frañs, an eskibien en eskoptioù kerkoulz hag ar bersoned er parrezioù. Hon Tad Santel ar Pab n'en doa mui da welet war eskibien Frañs, ken nebeut ha n'o doa ar re-mañ da welet war beleien o eskopti : tud ar c'houarnamant a dlee ober pep tra. An eskibien hag ar veleien a dlee sentiñ, nann ouzh lezennoù Doue ha re an Iliz, mes ouzh lezennoù graet gant tud ha ne dae ket daou war gant anezho da vezañ kofesaet, na zoken d'ar sul d'an oferenn. Traoù diskiant eo an traoù-se, ha neketa ? Mat, setu petra yoa c'hoant da ober.

Daoust ha ne deuio ken, en hor bro baour, tud disakret a-walc'h evit esa ober kement all ? Doue ra viro !

Va c'hrediñ a c'hellit, an eskibien en em savas a-enep lezennoù ken dizoue. Ne dan ket amañ da gontañ

deoc'h istor an holl eskibien, ne gomzin deoc'h nemet eus a re hor bro.

Er mareoù-se oa eskob e Kemper an Aotrou Conan de Saint-Luc, den a zoujañs Doue, ha karet-meurbet gant an holl. P'en deveze ur gourdrouz bennak da ober da unan eus e veleien, her grae gant kement a zouster ma teue, e berr gomzoù, da c'hounit ar galon. Gouzout a rae e vije barnet e-unan, er bed all, evel m'en divije barnet e nesañ war an douar. Pinvidik oa hervez ar bed, hag alies n'en deveze ket daou skoed war e anv : kement en doa a roe d'ar paour.

Pa deuas an Dispac'h da ober e freuz kentañ e Breizh oa aet-mat dija war an oad. Bemdez e kleve ar c'heleier, gouzout a rae petra c'houlenned digant an eskibien, e genvreudeur, ha n'edo ket a-zindan-zivin e vije, a-barzh nebeut, goulennet digantañ ar memes tra. Abalamour da se e skrivas d'hon Tad Santel ar Pab, Pi VI, evit lavaret dezhañ e chome hag e chomje stag ouzh kador sant Per betek e huanad diwezhañ. Ouzhpenn-se, ober a reas c'hoazh un tamm skrid hag a lennas d'e vikeled-vras evit diskleriañ ne deuje biken da douiñ sentiñ ouzh al lezennoù dizoue nevez graet.

Daou zervezh goude-se e kouezhas klañv, uzet gant an oad, e binijennoù hag ivez gant an anken. Pevar dervezh goude e teuas d'an eskopti ar re a yoa o kas an traoù en-dro e Kemper, da lavaret dezhañ e ranke touiñ sentiñ ouzh al lezennoù nevez graet gant ar c'houarnamant. An Aotrou 'n Eskob, ouzh o c'hlevet, a lavaras d'e vikeled-vras :

« Setu-me barnet d'ar marv. »

E galon a rannas, me 'gred, rak antronoz e rentas e ene d'e Grouer, goude bezañ chomet start en e feiz hag en e relijion.

Gant an Aotrou de la Marche, eskob Kastell, ec'h en em gavas gwashoc'h c'hoazh, rak ouzhpenn ma

ranke, evel an eskibien all, touiñ sentiñ ouzh al lezennoù nevez, e voe c'hoazh lamet digantañ e eskopti. An dra-se a yoa un dra graet e Pariz gant ar re a yoa e penn ar c'houarnamant, hep kas keloù ebet d'hon Tad Santel ar Pab. Diskleriet e voe dezhañ gant ar re a yoa e karg e Montroulez, n'oa ken eskob, rak n'oa hiviziken eskopti ebet ken e Kastell, al lezenn her lavare.

An Aotrou de la Marche ne soublas ket evit-se. Skrivañ a reas da baotred Montroulez en ul lizher hir ha kalonek-meurbet oa bet anvet eskob e Kastell, a-berzh Doue, gant hon Tad Santel ar Pab, hag, evel eskob, n'en doa da sentiñ nemet ouzh ar pab ; war e garg a eskob, tud ar bed-mañ n'o doa pe wel [4] : d'hon Tad Santel ar Pab hepken oa terriñ e eskopti, ha tamm da dud hag a rank sentiñ o-unan ouzh an Iliz hag ouzh an eskibien ; rak un eskob eo pastor e eskopti, ha n'eo ket d'ur pastor sentiñ ouzh e zeñved, mes d'an deñved sentiñ ouzh o fastor. Hag ouzhpenn, pa c'hourc'hemenn Doue un dra hag an dud un dra all a-enep, e tleer sentiñ ouzh Doue ha dilezer lezennoù an dud. Hon Tad Santel ar Pab, emezañ en ur echuiñ, en deus staget ac'hanon ouzh eskopti Leon : ken na dorro va chadenn e chomin stag ouzh eskopti Leon, ha n'eo ket ho lezennoù-c'hwi eo a viro.

Ar feiz n'oa ket c'hoazh mouget e kalonoù an holl : barnerien Montroulez a chomas sebezet o lenn ul lizher ker kalonek hag a lezas, evit ur pennad, an Aotrou de la Marche e peoc'h. Chom a reas didrabas war-dro ur bloaz. Neuze e teuas, eus a Bariz, urzh d'an dud-a-lezenn a Vontroulez da gas an Aotrou de la Marche er-maez eus e eskopti, pe d'hen dastum er prizon. An Aotrou de la Fruglaye, eus a vaner Keranrous, e Plouiann, e-lec'h m'emañ bremañ o chom e vab-bihan, an Aotrou de Champagny, a ra kement a vad dre ar vro, a gasas ur mevel kalonek en doa en e di da lavaret dezhañ

bezañ war evezh, rak deuet oa da Vontroulez urzh da gregiñ ennañ. An Aotrou de la Marche a voe glac'haret, mes ne dec'has ket : re a ziegi en doa o tilezer e vugale. Antronoz ec'h en em gavas e Kastell un archer, ha gantañ, en e sac'h ler, urzh a-berzh ar c'houarnamant d'an Aotrou de la Marche, eskob kozh Leon, da vont er-maez eus e eskopti.

P'oe klevet ar c'heleier-se e Kastell, e voe glac'har e pep ti. An dud diwar ar maez a deuas e kêr hag a yeas war-eeun d'an eskopti da gaout an eskob, o zad ; tud kêr a yae ivez war o lerc'h : holl e lavarent :

« Aotrou 'n Eskob, chomit ganeomp ! N'ho pet ket aon rak archerien Montroulez ; ne daio hini da gregiñ ennoc'h nemet lammat a rafe dreist hor c'horf-ni, rak ni a skuilho betek ar berad diwezhañ eus hor gwad kentoc'h eget ho tilezel. »

An Aotrou de la Marche a rede an dour eus e zaoulagad o klevet komzoù ker kalonek. Lavaret a reas d'ar bobl a yoa e toull-dor an eskopti :

« It pep hini d'e gêr, va bugale vat, mont a ran da c'houlenn kuzul digant va vikeled-vras, ha digant tud vat all a zo amañ en eskopti. Bennozh Doue deoc'h evit ar garantez a ziskouezit din : me, n'hoc'h ankounac'hain biken, n'ho tilezin ket, mar gellan. »

Distro d'e gambr, an Aotrou de la Marche a c'houlennas digant ar veleien hag an dud a renk uhel eus a Gastell a yoa holl en em zastumet en eskopti, petra en doa da ober. An holl, o welet penaos ez ae an traoù, hen alias da gemeret an tec'h. Ma n'her raje ket e vije emgann etre Kastelliz hag an archerien, n'oa ket da vezañ war-zivin, ha neuze, an Aotrou 'n Eskob a vije pennkaoz a varv meur a hini. An Aotrou de la Marche a voe glac'haret-bras o klevet an ali-se, evelato e sentas dre garantez ouzh e bobl : ne falveze ket dezhañ e vije skuilhet evitañ berad gwad hini anezho.

Penaos e tec'has kuit ? Ne oufen ket, evit her lavaret deoc'h gant gwirionez. Lod a lavar oa degouezhet warnezhañ, en e balez, e-pad m'edo en e gambr o skrivañ e alioù diwezhañ hag e gimiad da dud e eskopti, pevar archer warn-ugent degaset eus a Vontroulez evit e gerc'hat d'ar prizon.

An Aotrou de la Marche a c'houlennas diganto petra glaskent.

« Deuet omp, eme vestr an archerien, d'ho kerc'hat da vont d'ar prizon da Vontroulez.

— D'am c'herc'hat da vont d'ar prizon ! Ha perak ?

— Her lavaret a zo bet graet deoc'h a-raok bremañ ; abalamour ne fell ket deoc'h sentiñ ouzh lezennoù ar c'houarnamant. Alo ! savit diwar ho kador, ha deuit ganeomp.

— Evelato e root amzer din da lakaat dilhad all ha da zastum ur c'hrez bennak da vont ganen. Ha gedal a rafec'h aze ur pennadig, war ar palier, e-pad ma vezin oc'h ober kement-se ? »

Mestr an archerien, gant taol-lagad eferus [5] an archer, a sellas pizh ouzh ar gambr a-dro-war-dro. Evel ne wele nemet levrioù, bern-war-vern, renket an eil e-kichen egile, e lavaras d'an Aotrou 'n Eskob e chomje d'her gedal. Ur gwall bennad e kave dezhañ e ranke gedal hag e tigoras ar gambr. Siwazh ! n'oa eskob ebet ken enni, aet e ranke bezañ kuit diwar nij...

Neuze e savas kabal e-touez an archerien : dont a rejont holl er gambr ; furchañ a rejont kement kogn a yoa... Unan anezho, o sellet pishoc'h, a welas ur renkad levrioù ha n'edo ket a-renk gant ar re all : sachañ a reas war ar planken edo al levrioù warnezhañ, hag e laoskas ur griadenn. Eno oa un nor, hag, e-tal an nor-se, oa ur skalier evit diskenn d'ar jardin... Ker buan, an archerien, an eil war-lerc'h egile, evel chas chase o vont dre un ode vaen hanter distank,

a ziskennas dre ar skalier-se er jardin hag a c'haloupas a-dreuz hag a-hed evit klask o eskob kollet. Kaer o devoe klask ne gavjont den.

Lod all a lavar oa aet anezhañ e-unan eus e eskopti, a-raok m'oa en em gavet an archerien, an Aotrou de la Marche, goude m'oa bet kuzuliet war gement-se gant e veleien ha gant an dud all a Gastell a yoa en-dro dezhañ.

Pehini eus an div istor-se eo an hini wir ? Ne ouzon ket : Kastelliz a gont anezho o-div. N'eus forzh penaos, an Aotrou de la Marche a dec'has da vihanañ, rak n'en doa ket a c'hoant e vije skuilhet evitañ ur berad zoken eus a wad[6] e vugale, hag a yeas da guzhat da di an Itron Jegou du Laz.

Goude m'o devoe furchet an archerien jardin an eskopti eus an eil korn d'egile, hag an eskopti eus an nec'h d'an traoñ, hep kaout an hini a glaskent, e teujont e kêr hag ec'h en em lakejont da furchañ ivez an tiez. E-pad m'edo lod oc'h ober an dra-se, lod all a yoa kaset war loen, daou war hent Ploueskad, daou war hent Berven, daou war hent Rosko da welet ha tec'het e vije an Aotrou de la Marche dre unan bennak eus an hentoù-se. Dont a rejont en-dro, eonennet ar c'hwezenn war o c'hezeg, hep bezañ kavet eskob ebet. Ker mat kuzhet oa an Aotrou de la Marche e ti an Itron Jegou du Laz ma n'oe ket kavet e kêr kennebeut.

Evelato, an Aotrou de la Marche n'oa ket evit chom pell kuzhet e ti an Itron du Laz, rak an ti-se a zo e kêr, ha ma teuje an disterañ bec'h warnezhañ e vije tizhet aes a-walc'h abalamour ne gavje ket e dro da dec'het kuit : e kêr n'eus na koad, na lann da guzhat en o zouez. Ret oa 'ta dezhañ klask un ti all da guzhat. N'oa ket diaes dezhañ kaout. Kement ti a yoa e Kastell, ken e kêr, ken war ar maez, a yoa digor d'o eskob. Etre hanternoz hag un eur, an Aotrou de la Marche,

goude bezañ lakaet dilhad all, a deuas, dre guzh ha dre a-dreñv kêr, da vaner an Aotrou de Poulpiquet-Koatlez, a yoa o chom er Gernevez. Eno oa aesoc'h dezhañ en em guzhat, hag ac'hano oa aesoc'h dezhañ tec'het, mac'h en em gavje bec'h warnezhañ, rak koadoù a yoa a-dro-war-dro.

Kaer a yoa, n'oa ket an Aotrou de la Marche evit chom er vro. An archerien ne ehanent da furchañ an tiez e kêr ha da heskinañ an dud. Droug a yoa enno o welet tec'het an Aotrou 'n Eskob, hag o doa c'hoant da lakaat da bouezañ war Gastelliz ar bec'h eus o droug. Ret oa ivez 'ta soñjal kemeret an tec'h. Ha da belec'h mont nemet da Vro-Saoz, d'al lec'h m'oa aet dija meur a eskob ha meur a veleg ?

Ha penaos kemeret an tec'h ha treuziñ ar mor ? Neuze, kerkoulz ha bremañ, aotrounez Kastell o doa bagoù bras a-walc'h evit mont da Vro-Saoz ; neuze, kerkoulz ha bremañ, e vije kavet, e-touez an noblañs evel e-touez ar goueriaded, martoloded kalonek a-walc'h evit ober a galon vat ar veaj, n'eus forzh peger risklus oa. Mes an archerien ha paotred ar c'houarnamant a yoa o daoulagad war bep tra : teuler evezh mat a raent. Ma vije gwelet, diouzh ar mintin, aet kuit e-pad an noz eus a Bempoull bag unan bennak eus ar re bin-vidik, kerkent e vije savet trouz ha klask dezhi. Kaset e vije war he lerc'h ul lestr bras bennak ha ne vije ket pell evit he fakañ. Daoust ha n'edo ket ar *Sans-Pitié* — e brezhoneg, an hini didruez — e-kichen Kastell an Taro, darev da astenn e lien ha da nijal war-eeun war-zu Bro-Saoz, war-lerc'h ar vagig vihan ?

Petra da ober ivez 'ta ?

D'ar mareoù-se, ha pell goude, betek nebeut amzer a zo zoken, e veze bep sizhun e Rosko listri bihan hag a rae floderezh etre Frañs ha Bro-Saoz. Peurliesañ e kargent gwin-ardant, goude bezañ paeet, e Frañs,

ar gwirioù dleet evit kas evaj er-maez eus ar vro : ur vicher oa hounnezh. Pa vezent paket, ar pezh ne c'hoarveze ket alies, rak ar Saozon a gav ivez mat o banne gwin-ardant, a reont *brandign* anezhañ, e vije dalc'het ar pezh a veze el lestr : ar vartoloded a-wechoù a veze lakaet un dervezh pe zaou er prizon, ha goude se e teuent d'ar gêr evit mont adarre er sizhun war-lerc'h da ober ar memes tra. — P'en em gave al listri bihan-se war wel da zouar Bro-Saoz e taolent o barrikennadoù gwin-ardant er mor, un tamm plom pounner stag outo, evit o c'has d'ar goueled, hag, ouzh an tamm plom-se, ur gordenn hir, ur pezhiad spoue ouzh he lost evit neuennat war an dour, da ziskouez e pelec'h edo. Ar re a rae ar vicher-se o doa komperi e Bro-Saoz. Pa vije diskarget al lestrig ez ae ar vartoloded, ken dinec'h ha tra, d'ar porzh-mor, en ur lavaret n'oant nemet pesketaerien baour, distaolet war douar Bro-Saoz gant ur barr gwallamzer. Evit gwir, da lavaret d'o c'homper oa e pelec'h edo ar gwin-ardant, ha pet barrikennad a yoa.

Mat, ar veleien hag an aotrouien a guzulie an Aotrou de la Marche a gavas dezho n'oa ket gwelloc'h hent eget hennezh da dec'het a-raok an dud fallakr o doa kement a zroug ouzh an Aotrou 'n Eskob ; ur c'hiz dister da guitaat e eskopti oa hounnezh evit un eskob ; evelato, an Aotrou de la Marche a aotreas er memes tra.

Un dervezh, war-dro teir eur goude kreisteiz, an Aotrou de Kermenguy a c'halvas d'e gaout, d'e gambr, e-lec'h n'oa nemetañ e-unan, e vab n'en doa ket c'hoazh ugent vloaz echu.

« Va mab », eme an aotrou kozh, oc'h huanadañ !

« Petra eo, va zad ?

— Ha kalon hoc'h eus ?

— Ya, me 'gred, va zad, em eus kalon, ha n'on ket den da dec'het a-raok va skeud.

— An dud yaouank a vez holl evel-se. Netra ne ra aon dezho a-bell, ha pa vezont dirak... »

Hag an aotrou kozh a blegas ouzh an daol, e benn etre e zaou zorn, en ur dennañ un huanadenn hir.

« Kaout a ra deoc'h, va zad », eme an aotrou yaouank, « e vefen den da dec'het n'eus forzh dirak petra, gant ma vezo evit ar mad ? Neuze ne vefen ket mab deoc'h.

— Komz evel un den a rit aze, va mab, ha vad a ra d'am c'halon ho klevet.

— Perak 'ta neuze, va zad, oc'h ken nec'het o komz ouzhin ?

— Abalamour, va mab, ar pezh am eus da ginnig deoc'h a zo un dra rust-meurbet.

— Komzit, va zad, n'eus forzh peger rust e c'hellfe bezañ, ho mab a sento, rak n'oc'h evit gourc'hemenn dezhañ nemet traoù mat.

— Va mab », eme an Aotrou de Kermenguy gozh, evel disammet hag en ur sellet ouzh an den yaouank, « ma c'houlennfen diganeoc'h ha reiñ a rafec'h a galon vat fenoz, neket warc'hoazh, fenoz, ho puhez, mar deo ret, evit ho Toue, ho relijion hag ho pro, hag hen ober a rafec'h ? »

Daoulagad an aotrou yaouank a steredennas : mont a reas da gaout e dad, kregiñ a reas en e zorn :

« Ya, va zad », emezañ gant herder, « ya, hen ober a rin, hag hen ober a galon vat. Ma ne rafen ket ne dlefen ket dougen hoc'h anv. Gourc'hemennit, va zad ; mall eo ganen klevet ar pezh a dlean da ober fenoz.

— Tridal a ra va c'halon em c'hreiz ouzh ho klevet, va mab. Meulet ra vezo Doue ! Mar chomit e buhez e vezo c'hoazh war ho lerc'h, war an douar, bugale vat hag a galon, bugale a zoujañs Doue. »

« Setu amañ, va mab, ar pezh am eus da ginnig deoc'h : Gouzout a rit emañ an Aotrou de la Marche kuzhet e maner ar Gernevez. Fenoz e tle mont kuit

ac'hano. Ni a zo en em glevet gant ur vag floderezh a zo hirio e Porzh ar Beskont, e-tal Santez Barba Rosko, hag a dle mont, e-berr, en he hent war-zu Bro-Saoz en ur gas ganti an Aotrou de la Marche. Gouzout a rit, hon Aotrou 'n Eskob ne c'hell ket mont kuit e-unan eus ar Gernevez : ne c'hell kennebeut fiziout e kement hini a zo, hag em eus soñjet ennoc'h, va mab, evit mont e-berr da vaner ar Gernevez da gerc'hat an Aotrou de la Marche ha d'her c'has betek ar vag, pe da vervel en hent, mar bez ret, evit hen difenn. Oc'h ober an dra-se, e tifennot ho Toue hag ho relijion, rak diwall ouzh pep droug a reot un eskob hag a zalc'h, dre urzh hon Tad Santel ar Pab, lec'h Jezuz-Krist e-unan er c'horn-mañ eus ar bed : difenn a reot ivez ho pro en ur viret outi da ruziañ he daouarn e gwad un den a zoujañs Doue, n'en deus graet droug da zen. An Aotrou 'n Eskob ne gaso ket kalz a draoù gantañ, mes evelato e vezo un dra bennak. Amañ, hon eus ur mevel, Job Postik, a Roslan, e Plougasnou, mab hor merour, hag a c'heller fiziout ennañ. Hennezh a yelo ganeoc'h evit dougen lod eus ar samm, c'hwi a zougo lod all. Poan ho pezo, va mab, Doue ho paeo, hag ho tad a vezo fouge ennañ o kaout ur mab ker kalonek. »

Hag an Aotrou de Kermenguy gozh a yoa an dour en e zaoulagad hag en e vouezh.

« Va zad », eme an aotrou yaouank, « ma ne gavfec'h ket abeg e kement-se, me a gavfe deoc'h un den yaouank hag a deufe ivez fenoz ganeomp-ni a-greiz e galon.

— Piv eo hennezh, va mab ?

— An Aotrou Salaun de Kertanguy *.

— Ne c'houlennan ket a well, va mab. Mar bezit tri ez aio muioc'h a draoù ganeoc'h evit hor paour

(*) An Aotrou de Kertanguy-se a zo marv dizimez e maner Koatudavel, e parrez Mespaol.

kaezh Aotrou ’n Eskob, ha, mar deu bec’h warnoc’h war an hent, e viot unan muioc’h d’hen difenn. Komzit ouzh ho mignon ha bezit e maner ar Gernevez e-berr da c’hwec’h eur. Me ho kuita bremañ, hag a ya di da lavaret d’an Aotrou de la Marche e c’hell bezañ dinec’h... Kenavezo e-berr, va mab.

— Kenavezo e-berr, va zad, ha lavarit d’an Aotrou de la Marche e vezo gantañ tud a galon. »

Da c’hwec’h eur noz, an Aotrou de Kermenguy, an Aotrou de Kertanguy ha Job Postik a yoa er Gernevez. Eno e kavjont c’hoazh ur martolod degaset gant kabiten al lestrig floder evit diskouez an hent dezho, a-hed an aod penn-da-benn, gant aon n’her gouizient ket.

Ne dan ket da esa kontañ deoc’h ar glac’har en devoe an Aotrou de la Marche o kuitaat e eskopti ha tud ker kalonek, evel ar re a yoa en-dro dezhañ... Nann, rak ne c’hellfen ket hen ober... Ur c’himiad truezus a voe, nebeut komzoù, kalz daeloù...

Dre un nor eus ar jardin ez ejont kuit, hag, e-biou Pempoull, a-ribl ar mor, e kemerjont o hent evit tizhout al lestr a yoa ouzh o gortoz. Ne gavjont den war an hent, a drugarez Doue... Al lestrig floder a yoa e-kichen chapel Santez Barba, war un draezhenn, kuzhet a bep tu gant div renkad reier, anvet Porzh ar Beskont. P’en em gavjont, al lestr a yoa er sec’h, mes lanv a yoa hag a-barzh nemeur oa mor a-walc’h da vont kuit.

Ur c’himiad truezus a voe eno : un eskob, en ul lestrig karget a win-ardant, ret dezhañ dilezer tud e vro, ha daou zen yaouank bet war-var eus o buhez evit hen degas betek al lestrig-se !... N’oa ket a amzer da zale, rak tud a c’helle en em gaout, ha neuze ?...

An Aotrou de la Marche, savet el lestr, a drugarekeas an dud kalonek o doa hen degaset betek eno, hag a lavaras dezho daoulinañ ma roje dezho e vennozh. An Aotrou de Kermenguy, an Aotrou de Kertanguy

ha Job Postik a zaoulinas war an traezh, ha diwar al lestr a yae hag a deue gant ar mor, an Aotrou 'n Eskob a roas dezho, en ur ouelañ dourek, e vennozh diwezhañ...

Kerkent, an eor a voe savet, al lien a voe astennet war ar gwernioù, hag al lestrig bihan a droas penn war-zu Bro-Saoz ha kein da zouar Breizh-Izel.

Div nozvezh hag un dervezh a yoa ret da ul lestr ker bihan hag hennezh evit tizhout douar Bro-Saoz. Keit all er mor ! Ha ma vije paket gant ul lestr bennak a Frañs, pe a Vro-Saoz zoken ? A drugarez Doue n'en em gavas droug ebet : an Aotrou de la Marche a ziskennas war douar Bro-Saoz hep ma c'hoarvezas droug ebet gantañ.

Eno eo marvet, pell diouzh e dud, pell diouzh e vro, pell diouzh e eskopti !

Abaoe eo deuet e relegoù da Gastell, hag hirio emaint e-kreiz ar re a gare kement, hag a gare ivez kement anezhañ.

Gant an Aotrou Le Mintier de Saint-André e c'hoarvezas ar memes tra evel gant an Aotrou de la Marche. Ar pennoù-bras ha disakret a Bariz o doa lamet digantañ ivez e eskopti, hep lavaret anv d'hon Tad Santel ar Pab.

Setu amañ penaos e kont gwerz Landregeriz an nozvezh diwezhañ a dremenas en o zouez o eskob ker karet :

E Landreger, toull an nor-dal,
En iliz-veur Sant Tugdual,
Pa son klemmus an hanter noz,
E oa daoulinet un den kozh.

Dispak oa gantañ e vlev gwenn
Hag e dal pleget er boultrenn :

Hennezh eo Aogustin Mintier,
Den Doue, eskob Landreger.

Hag e ouele hag e pede
Jezuz-Krist ’vit e vugale
Sant Tual, sant Ivon ha sent Breizh :
E galon a frailhe en e greiz.

Pa oa graet gantañ e bedenn,
’Tec’has ’kreiz an deñvalijenn,
Oc’h hirvoudiñ, hag o pediñ,
Evit Breizh, ar Werc’hez Vari.

« Itron Gwir Sikour, c’hwi hor Mamm
« Hor patronez vat a Wengamp
« Taolit evezh en an’ Doue
« War Tregeriz, va bugale.

« Va bugale, karit ho Mamm,
« Ar Werc’hez sakr eus a Wengamp,
« Karit ho mamm, va bugale,
« Ha c’hwi a vo karet gant Doue. »

A-raok m’oa deiz, an Aotrou Le Mintier de Saint-André a dec’has kuit eus e eskopti gant un den kalonek, n’eus ket e bar, anvet Taupin. Hemañ an den-mañ en deus graet kalz traoù e-pad an Dispac’h, a-walc’h evit ober ul levr en e bezh. Marteze diwezhatoc’h e vezo kontet deoc’h e istor penn-da-benn. Evit tec’het a-raok ar soudarded a yoa e kêr, deuet evit her c’has d’ar prizon, an Aotrou ’n Eskob a yeas kuit a-dreuz e jardin ha koad an eskopti, dre an nor guzh a sko war ar stêr vras a ya dre gêr Landreger. Eno oa ur vag ouzh her gortoz, evit her c’has diouzhtu, dre vor ; lod a

lavar da vaner an Aotrou de Roquefeuille, lod all da di an Aotrou de Bois-Riou. Me 'gred oa an daou aotrou kalonek-se en em glevet evit tennañ an Aotrou Le Mintier de Saint-André eus a gêr Landreger.

A-benn an noz war-lerc'h oa kavet ur vag ha martoloded a feiz hag a galon evit kas an Aotrou 'n Eskob da enezenn Jersey a zo d'ar Saozon. War-dro unnek eur, teñval-meurbet an noz, an Aotrou Le Mintier de Saint-André, eskob diwezhañ Landreger, a guiteas douar e eskopti, ha Breizh-Izel...

Marvet eo e Bro-Saoz evel an Aotrou de la Marche, hep bezañ gellet distreiñ d'e eskopti !

An hini en deus respontet dezhañ e oferenn diwezhañ, a-raok kuitaat e eskopti, a zo c'hoazh e buhez. Er bloaz-mañ, da Ouel-Yann[7], en devezo ur bloaz ha kant echu. E anv a zo Frañsoa Kerrous, o chom e Sant-Aron, e parrez Pleuveur-Gaoter. Bet eo, e-pad hanter-kant vloaz, maer en e barrez. Ar groaz a enor a zo gantañ, mes ur groaz all en deus hag a zo dudiusoc'h d'e galon eget hounnezh. An aotrou David, eskob Sant-Brieg, en deus goulennet evitañ digant hon Tad Santel ar Pab Pi IX, hag he bet en deus ivez, kroaz Sant Gregor, abalamour m'eo bet chomet, e-pad e vuhez hir, e pep lec'h hag e pep giz, start-meurbet en e feiz hag en e relijion.

Setu amañ lod eus ar werz a gane Landregeriz, hep aon ebet rak ar soudarded, goude m'en doa ranket o Aotrou 'n Eskob pellaat diouto :

Lestrig, digor prim da ouelioù,
Dinec'h, nij skañv dreist ar c'hoummoù :
Mestr-bras ar mor da ziwallo
'Kreiz ar c'herreg[8], an arneo.

Jerze, enezenn evurus,
Ha c'hwi, Bro-Saoz, bezet joaus,

Gant karantez degemeret
Hon eskob santel divroet.

Ul lommig dour, a vez roet
D'an emzivad, en e sec'hed,
A dal, hervez lavar Jezuz,
En neñv ur gurunenn skedus.

Petra eta ne dalvo ket
An tamm bara dezhañ roet ?
Doue a skuilho war ho pro
Gant largentez e vennozhio.

Relegoù an Aotrou Le Mintier a zo bet degaset eus a Vro-Saoz da Landreger, evel m'eo bet degaset da Gastell relegoù an Aotrou de la Marche. Ur gouel skedusmeurbet a voe en dervezh-se e Landreger. An aotrou David, eskob Sant-Brieg, en doa pedet da zont d'ar gouel tri eskob all hag arc'heskob Roazhon, *tad-kozh ar Vretoned*. Eno e voe kanet kanaouennoù eus ar re c'hwekañ savet gant an aotrou Kabek, person Sant-Nikolaz-ar-Pelem ; an aotrou Le Tourneur, person Runan ; an aotrou Floc'h, avieler ; an aotrou Mat, person ar Faoued ; an aotrou Dubourg, beleg, ha kalz a re all. N'on ket evit o c'hanañ deoc'h amañ, rak n'eo ket traoù nevez, mes traoù kozh eo em eus c'hoant da gontañ deoc'h. Mar hoc'h eus c'hoant da lenn ha da ganañ ar c'hanaouennoù-se, n'hoc'h eus nemet kemeret al levrig brav en deus skrivet war gouel Landreger an aotrou Koz, person ar C'hozhvarc'had.

Pa 'z eo gwir e komzan deoc'h eus a Landreger, ez an da lavaret deoc'h ar pezh a c'hoarvezas eno nebeut goude ma 'z oa aet an Aotrou 'n Eskob kuit.

Ar Republikaned, evel pa vije tan an ifern en o c'halon, n'oant ket evit gouzañv e chomje e iliz ebet an dis-

terañ tra santel. Kas a raent ganto, pa o c'havent, ar c'halirioù hag an holl draoù sakr a yoa en aour pe en arc'hant. O youl a gouezhe zoken war draoù ha n'o doa talvoudegezh ebet evito : n'o doa ken c'hoant, a gredan, nemet da zistrujañ kement tra a c'hellfe degas da soñj dezho eus un Doue en neñv hag a roio da bep hini hervez e oberoù.

Hogen, e iliz katedral Landreger, oa ur volz eus ar re gaerañ, a yoa enni relegoù sant Ivon. Ar gwel eus ar volz-se, ker brav kizellet gant hon tudoù-kozh, ar brud eus a santelezh hag eus a virakloù sant Ivon a lakeas anezho da vont e kounnar.

« Ret oa », emezo, « lamet a-zirak daoulagad an dud traoù ha ne zegasont da soñj dezho nemet eus o diotachoù kozh. »

Ker buan e voe klasket binviachoù, ha bolz sant Ivon ne zaleas ket da vezañ freuzet ha bruzunet.

Mes ne voe ket a-walc'h kement-se. Evel pa vije an diaoul kozh e-unan o c'hwezhañ avel an ifern en o c'halon, e teuas en o fenn, evit ober muioc'h a boan d'an dud vat, mont da lavaret an oferenn. Mont a rejont war-eeun d'ar sekretiri [9]. Eno, en ur glask an traoù da oferennañ, e kavjont un arched graet, me 'gred, evit kentañ hini a varvje e kêr, rak, e Bro-Dreger, e vez graet alies an archedoù a-raok ma vez ezhomm anezho. Ar gwel eus an arched-se a lakeas ur soñj all da zont en o fenn.

« E-lec'h lavaret an oferenn », eme unan anezho, « greomp un *interamant ;* aesoc'h kalz e vezo deomp, gwelloc'h e ouezimp hor micher : hag ouzhpenn, gant hon *interamant,* ez aimp dre ruioù kêr en ur ganañ a-bouez hor penn : *Requiem aeternam dona eis Domine... Requiescant in pace...* Hag ar gwel ac'hanomp a lakaio ar Vretoned diskiant-mañ da zisec'hañ war o zreid.

— Ya, mat a leverez », eme ar re all ; « gwelloc'h eo deomp ober un *interamant.* »

An arched a voe lamet e c'holo diwarnañ, hag unan anezho a voe lakaet da azezañ e-barzh. C'hwec'h pe seizh a wiskas dilhadoù oferennañ ar veleien hag o chapoù, ha, ker buan, an arched a yeas er-maez eus an iliz douget gant pevar all.

Lavaret deoc'h pegen doanius, pegen heugus zoken oa ar gwel a gement-se, ne c'hellan ket hen ober. Goap a raent eus an daeloù a skuilh ur bugel, ur pried mat pa vez o kas e dad, e vamm pe e bried d'ar bez... Ar prenestroù, an dorioù a serred dre ma o c'hleved o tont. A-benn ur pennad, e skuizhjont hag e lakejont an arched war an douar. Krial a rejont war an hini a yoa e-barzh en ur lavaret dezhañ dont er-maez da evañ ur banne ganto, rak echu oa an interamant, a-walc'h a zismegañs o doa graet war Landregeriz. Mes siwazh ! kaer a yoa krial, hemañ ne save ket... Koulskoude n'oa ket tachet golo an arched evel ma vez graet war ar re varv. O welet an dra-se, unan eus ar soudarded a dosteas hag a lamas kuit ar golo : an hini a yoa e-barzh ne fiñve tamm. Neuze, un all, o krediñ edo oc'h ober farsoù a grogas en e zorn evit her sikour da sevel... Mes siwazh ! marv oa evit mat... Hag an arched kemeret, en dro gentañ, evit ober ur fars, a deuas, en eil gwech, da vezañ un arched a-zevri, rak, antronoz, ar republikan a voe sebeliet en arched-se.

Ne reer ket en aner goap eus ar sent hag eus an traoù santel. Ar brud eus a gement-mañ a zo c'hoazh hirio dre gêr Landreger hag ar re gozh ac'hano a gonto deoc'h, mar kirit, an traoù-mañ gwelloc'h egedon-me.

Neket e Landreger hepken e voe kriz ha dizoue ar Republikaned : setu amañ traoù c'hoarvezet en un tu all eus a zepartamant ar C'hot-du-Nord hag hen diskouezo deoc'h.

# EIL PENNAD

## Ar skrap e kouent Sant-Albin

Peder lev diouzh kêrig vihan Lambal ez eus, war-zu an avel viz, ur c'hoad bras, hag en deus d'an nebeutañ daouzek mil dervezh-arat.

E-kreiz ar c'hoad-se, ouzhpenn daou c'hant vloaz a yoa, an Aotrou Olier Lambal, kont Penteür, en doa savet ul leandi, un abati pe ur gouent, mar kavit gwell, hag en doa lakaet eno menec'h da bediñ Doue evit silvidigezh e ene. Er c'hiz-se e rae an noblañs kozh. Evit kaout digant Doue ar pardon eus o fec'hedoù, evit reiñ bara ha dilhad d'ar paour, mignon Doue war an douar, e roent lod eus o leveoù da venec'h ha n' o doa da ober nemet pediñ Doue evit o madoberour, ha labourat an douar a dro-war-dro, roet dezho, evit en em vevañ o-unan, ha reiñ bara d'an neb a deue da c'houlenn da harz toull o dor. Bremañ ez eus cheñchet giz, siwazh ! An darn vuiañ eus ar re binvidik a ya da lonkañ o leve da Bariz, pe da ur gêr all bennak, da reiñ labour, me 'gred, da dud ha n'o deus ken c'hoant nemet da droc'hañ o gouzoug dezho, kentañ ma kavint o zro.

E leandi Sant-Albin, hennezh oa anv ar gouent savet gant an Aotrou Olier Lambal, hag a gomzan anezhi, e leandi Sant-Albin oa digor an nor d'an holl ; kerkoulz d'ar pec'her paour a deue di d'en em zisammañ eus e

bec'hedoù e-harz treid ur *c'hofesour* karantezus, evel d'ar paour ezhommek n'en doa tamm da zebriñ e-unan, na griñsenn da reiñ d'e vugale.

Evel-se, n'eo ket hep souezh mar doa karet [10] dre ar vro menec'h Sant-Albin. Den n'en dije kredet ober dezho an disterañ poan ; den zoken n'en doa kredet lavaret dezho edo an dispac'h dre ar vro gant aon na vijent aet kuit eus o leandi ha lezet ar pec'her da vervel en e bec'hed hag ar paour da zisec'hañ gant an naon.

Abalamour da se, daou vloaz a yoa o doa ranket ar veleien pe gemeret an tec'h, pe mont a-zindan-guzh, ha menec'h Sant-Albin n'o doa klevet anv eus a netra. Daou vloaz a yoa abaoe ma 'z oa lakaet ar Roue Louis XVI d'ar marv, hag evelato bep sul, pa ganed an oferenn e kouent Sant-Albin, e kaned bep tro ar bedenn evit ar Roue, an *Domine Salvum fac regem, etc...* Ar venec'h ne vevent ket evit ar bed.

Kalon tud ar vro a dride a levenez o welet oa, e-kreiz kement a zispac'h, ankounac'haet kouent Sant-Albin, ha bep noz e pep ti, pa c'helled lavaret ar pedennoù, — rak ne c'helled ket hen ober bemdez, abalamour d'ar Republikaned ha d'an dud fall a rede dre ar vro, ha ne felle ket dezho klevet anv eus a Zoue, — bep noz e lavared atav ur *Bater* hag un *Ave, Maria* evit pellaat pep droug diouzh menec'h an abati. Kaout a rae d'an dud paour e selaou Doue o fedenn, ha reiñ a raent, dichipot a-walc'h, d'ar Republikaned, ar pezh a c'houlennent diganto, evit miret outo da vont da furchañ ar vro ha da zizeleiñ [11] kouent Sant-Albin. Mes menoz an dud kaezh-se n'oa ket menoz Doue. Doue a falveze dezhañ digoll, ar c'hentañ ar gwellañ, er bed all, el lec'h ma emañ ar gwir eürusted, ar venec'h eus ar boan o doa hag eus ar binijenn a raent war an douar, ha paeañ anezho abred eus ar vad a raent d'o

nesañ. Doue a oar gwell egedomp ar pezh a zo ar gwellañ evit hor brasañ mad ; ret eo e anzav, n'eus forzh peger kriz e c'hellfe bezañ d'hor c'halon, n'eus forzh pegement e ve a-enep hor c'hoant hag hor faltazi. Poanius oa an traoù-mañ evit an dud a dro-war-dro, evit gwir ; mes daoust ha ne c'hell ket Doue hon hanterflastrañ, mar kar, evit hon distreiñ outañ ?

Un dervezh, dervezh glac'harus ! e tegouezhas e kêr Lambal, soudarded a gostez an Normandi hag o doa klevet en o bro anv eus a gouent Sant-Albin, rak brudet oa a-bell. Soñjal a rae dezho e tlee bezañ er gouent-se aour a-forzh hag arc'hant da vuzulañ gant ar boezell. Abalamour da se ne leverjont grik da zen : ne raent nemet goulenn an hent da vont eus ar bourk-mañ da ur bourk all, eus an eil kêr d'eben, ha traoù all diwar nij er c'hiz-se ne oant na du na gwenn. Ur wech ma o doa klevet an hent da vont da Sant-Albin, o doa klevet ar pezh a glaskent, ha ne voent ket dievezh a-walc'h evit diskleriañ da zen ar pezh a yoa en o spered, rak mar o divije lavaret o doa c'hoant da vont da Sant-Albin, dek den e-lec'h unan a vije kavet da vont d'ar red da gas kemenn d'ar venec'h.

Un abardaez, war-dro peder eur diouzh an noz, e kreiz ar goañv, e voe gwelet soudarded, ganto o fuzuilhoù karget, o vont er-maez eus a gêr Lambal. Da belec'h ez aent ? Den n'her gouie e kêr.

Mont a raent da aloubiñ kouent Sant-Albin.

Tost da hanternoz oa pa zegouezhjont e-tal dorborzh al leandi : teñval 'oa an noz ; un tamm aon a grogas er soudarded ; edont e kreiz ur c'hoad bras, pell diouzh an dud... Ha mar doa Chouanted el leandi ?... O ! neuze oa graet ganto, rak ar Chouanted a yoa paotred hag a en em ganne da vat... Unan anezho zoken a lavaras en ur dreiñ ouzh e gamaraded :

« Deomp en-dro.

— Nann », eme an hini a yoa e penn ar vandenn, hag en doa an aer da vezañ hardishoc'h eget ar re all, « chomit amañ prest da dennañ e ken kaz ma teufe unan bennak er-maez. Me a ya da ober an dro d'ar gouent da c'houzout ha me a glevo un trouz bennak. » — Hennezh n'en doa ket daou liard war e anv ; c'hoant kaout arc'hant en doa avat, n'eus forzh dre be c'hiz.

Ur pennadig brav oa bet oc'h ober e dro, ha me 'gav din, m'o dije kredet e soudarded kemeret an tec'h ha dont en-dro, o divije her graet ; mes aon o doa rak o mestr, hag ouzhpenn ne ouient war-zu pe du treiñ. Kaout a reas ivez 'ta e soudarded el lec'h m'en doa o lezet. Kerkent ha ma en em gavas ganto o galvas d'en em gelc'hañ en-dro dezhañ hag e lavaras dezho laouen ha goustadik :

« N'eus den war-sav el leandi, na den all war-dro ; n'eus ket ur c'hi zoken da ziwall an ti. »

Paour kaezh soudard, da ober petra e vije bet ur c'hi e ti tud ha n'o doa netra dezho o-unan !

O klevet kement-se, e savas kalon d'an holl. N'oa den war-dro al leandi ! Hag el leandi-se oa arc'hant da rentañ dek gwech pinvidik pep hini anezho ! Klask a rejont an digor, ha n'oe ket diaes dezho her c'haout, rak an nor n'oa prennet nemet gant ul liked koad [12], ha c'hoazh, allas ! he frenn a yoa e lost er-maez eus ar porzh, ha n'oa nemet sachañ warnezhañ evit digeriñ. Ur wech aet er porzh ec'h ejont war-eeun war-zu ar gouent : gouloù a voe elumet [13] ; edont e-tal dor al lec'h m'edo kousket ar venec'h, dinec'h evel kristenien ha n'o doa aon da gaout na rak an dud na rak Doue. Kerkent e voe klevet an tennoù o krozal, ar venec'h paour, toullet o c'horf, torret o fenn gant ar boledoù, a ruilhe diwar o gwele kalet war al leur-zi : ar gwad a rede war an douar hag a bouloudenne un tamm lar-

koc'h en o c'hichen... Ruilh a raent diwar o gwele, mes ne vezent ket lazhet holl en ur gouezhañ : krial, en em erbediñ a raent... Mes ne selaoued ket o c'hlemmoù !... Pa wele ar soudarded, oc'h en em erbediñ outo, war bennoù e zaoulin, bizaj ur manac'h kozh, roufennet e zremm gant an daeloù, gwennet e benn gant aon rak an ifern, kaledet e groc'hen gant ar binijenn, e-lec'h astenn dezhañ o dorn, e tarc'haouent warnezhañ taolioù kros-fuzuilh ker kalet ha ker pounner, ma vruzunent outañ e benn, ha ma sklapent [14] e empenn ouzh ar mogerioù a dro-war-dro. Lod all, torret o livenn-gein, a esae en em ruzañ er-maez eus an ti, evit gellout en em guzhat. Lod all en em ruilhe e-tal dor o c'hambroù, o sevel en aer, evit goulenn pardon, unan e zorn dehou, un all e vrec'h kleiz, un all e c'har hervez ma oa skoet pep hini. Ha den n'en doa truez ouzh ar merzher... Truez ! o ! nann ! pell ac'hano : pa weled unan bennak o fiñval en tu pe du e tenned warnezhañ, evel ma tenn an den onest war ar c'hi klañv, pa vez an hu warnezhañ ha pa en em gav a-zindan e daol.

Lazhet oa kement manac'h a yoa el leandi : goullo oa pep kambr... Soudarded ar Republik a c'haloupe eus an eil penn d'egile d'an ti, sonn o fenn ha rok an tamm anezho, rak n'oa den ebet ken da enebiñ outo. Trouz a yoa ganto ; pep hini a save e vouezh evit diskleriañ ha diskouez en doa graet gwelloc'h eget ar re all, pa en em gavjont er penn pellañ eus ar gouent, en ur c'hogn-tro, e-kichen an nor. Eno e weljont un dra bennak o treiñ hag o tistreiñ. Kerkent e voe serret e veg da bep hini, rak aon a deuas dezho na vije holl Chouanted ar vro kuzhet er c'hogn-se : ur chouant a rae aon da gant republikan, rak ar Chouanted o doa kalon, pa 'z eo gwir ec'h en em gannent evit Doue, ha n'o doa ket a spont rak ar marv. Nann, eno n'oa nemet ur paour kaezh manac'h, hervez ar gwel, e-kreiz e vrud. Torret

oa e ziv c'har ; ar gwad a oa aridennet war e lerc'h dre ma oa aet ; c'hoant en doa bet da vont er-maez eus an ti. Mes erruet e-tal an nor, e galon a vankas dezhañ hag e chomas eno semplet. An trouz eus ar soudarded her lakeas da zivorfilañ. Sevel a reas war e groazlez, treiñ a reas war-zu ar soudarded oc'h en em erbediñ outo... Pa welas ar re-mañ n'oa er c'hogn-se nemet ur manac'h mac'hagnet, unan anezho, ur paotrig yaouank ha n'en doa ket c'hoazh ur varvenn war stal ar mec'hi, hen treuzas gant un taol baionetez ken don ha ken didruez ma her stagas ouzh an nor...

Troomp hor penn rak heugiñ a ra ar galon...

Tro al leandi a voe graet ha kement den bev a voe kavet a voe raktal lakaet d'ar marv.

Goude bezañ graet tro al leandi, goude bezañ furchet ha klasket e pep kogn, goude bezañ gwelet ne chome den ebet ken e buhez da enebiñ outo, ar Republikaned a en em lakeas da glask ar pezh oant deuet da glask di, aour hag arc'hant da gargañ gant ar sac'h. Mes, siwazh ! goude bezañ klasket e pep lec'h, goude bezañ torret an holl armelioù, goude bezañ furgutet kement toull-kuzh a yoa dre al leandi, ne gavjont ket ur gwenneg. Ar venec'h ne brenent netra, rak gounit a raent o boued dre o labour ; ar venec'h ne werzhent seurt, rak reiñ a raent d'ar paour ar pezh a chome ganto. Ar Republikaned ne gavjont seurt e leandi Sant-Albin nemet ar c'halirioù [15] hag ar Sakr, meulet ra vezo ! An traoù-mañ avat a yeas ganto... O ! tud dizoue !

Goude bezañ graet o reuz, ec'h en em lakejont e doare da zistreiñ da Lambal. Kaout a rae dezho n'oa chomet den e buhez war o lerc'h e leandi Sant-Albin. Eo koulskoude, chomet oa unan da gontañ o fallagriezh. Ur manac'h yaouank-flamm, hag a yoa o chom er penn pellañ eus ar gouent, a zihunas o klevet an tennoù fuzuilh kentañ. Hep gouzout petra 'rae, poulzet gant ar

c'hoant, lakaet gant Doue e kalon pep den, da bellaat diouzh ar marv ha da ziwall e vuhez, e lammas er-maez eus e wele, hag ez eas da guzhet er c'hoadoù a zo endro d'an abati. Eno, daoulinet e-kreiz ur vodenn derv, aet he delioù gant ar goañv, e kleve trouz an tennoù fuzuilh : a-wechoù, gant an avel yen ha yud a c'hwezhe dre ar gwez, e teue betek ennañ klemmoù ar re oad o peurlazhañ, ha youc'herezh ar soudarded disakret...

Pebezh nozvezh, o va Doue !

Pa deuas an deiz, e soñjas klask kuzh hag un tamm bara en tu pe du, rak ne grede ket distreiñ d'e leandi. Mes da belec'h mont, paour kaezh manac'h ? Abaoe ma oa aet e kouent Sant-Albin n'oa ket bet er-maez anezhi, hag en ur vont e-barzh n'en doa gwelet ken hent nemet an hini en doa graet, ha n'en doa ket taolet evezh outañ. N'eus forzh, goude bezañ pedet a greiz e galon, ec'h en em lakeas da vale dre ar c'hoad hep gouzout da belec'h ez ae. Bale pell pe bale a-dreuz en doa graet, rak tremen kreisteiz oa pa zegouezhas dirak un ti. Vad a reas da galon ar manac'h gwelet un ti, rak eno e kave dezhañ e kavje tud vat d'hen difenn a-enep al laeron. Ya, a-enep laeron, rak ar manac'h a gave dezhañ oa ur vandenn laeron hentoù-bras eo a yoa kouezhet warnezho er gouent, rak ne ouie ket oa dispac'herien er vro. Hag en divije gouezet n'en divije biken kredet e vijent bet ken disakret ; n'en divije ket kredet e vije deuet tud, dre zroug ouzh Doue, da ober ker gwazh d'e servijerien. Hep aon ebet ivez 'ta ez eas en ti. Faziañ a c'helle koulskoude, rak siwazh ! lod eus a dud hor bro, nebeut mar kirit, lod evelato eus a dud hor bro a yoa aet a-du gant an dispac'herien. Ar re-se oa an dud o doa c'hoant d'en em ruilh er pec'hedoù hudur ha da heuliañ c'hoantegezhioù fall o c'halon, pe d'en em binvidikaat diwar-goust an ilizoù, ar c'houentoù hag an noblañsoù, en ur laerezh o leveoù, pe en ur ober

an neuz d'o frenañ en ur baeañ anezho an dekvet, da hirañ, eus ar pezh a dalvezent.

Degouezhout mat a reas, ar paour kaezh manac'h, a drugarez Doue : e ti tud mat hag onest oa en em gavet. Edod gant lein pa erruas : an ozhac'h, e zaou vevel, e wreg hag e vugale, c'hoazh yaouank, a yoa ouzh an daol, en-dro da ur podad yod-silet. Pa weljont ar manac'h, gant e zilhad manac'h, o tegouezhout en ti, e chomjont mantret, o loaiad yod en hanter an hent eus ar pod d'o genoù. Chom a raent da sellet an eil ouzh egile, evel tud sebezet.

Ar manac'h e-unan a chomas souezhet, o welet an dud-se o sellet outañ gant un aer spontet. A-benn ur pennad e lavaras :

« Doue r'ho pennigo holl, bras ha bihan !

— Bennozh Doue deoc'h, Aotrou manac'h », eme an ozhac'h. « Savit d'an nec'h, azezit e-kichen an tan da c'hedal ma vezo aozet deoc'h un tamm boued all gwelloc'h eget hor yod-ni, rak marteze hoc'h eus naon ?

— Na rit ket a van », eme ar manac'h, « me a zo boazet da yun. Evelato ec'h ay ganen, a galon vat, un tamm bara, rak abaoe dec'h da greisteiz n'em eus debret griñsenn.

— Neuze 'ta e teuit a bell, hag evelato e tougit gwiskamant menec'h Sant-Albin. Marteze ivez emaoc'h o vont d'al leandi-se, hag oc'h kollet diwar hoc'h hent ?

— Nann, n'on ket kollet diwar va hent. En noz tremenet eus degouezhet warnomp, e kouent Sant-Albin, ur vandenn laeron hag o deus lazhet a dennoù fuzuilh an holl venec'h all, nemedon-me, am eus gellet kemeret an tec'h, dre c'hras Doue. E-pad an noz on chomet kuzhet er c'hoad, hag abaoe ar mintin-mañ emaon o c'haloupat, o klask un ti bennak da reiñ goudor din.

— Tad manac'h, n'eo ket laeron hentoù-bras eo a zo kouezhet warnoc'h ; nann, gwashoc'h eget laeron eo

ar re o deus lazhet ar venec'h all. Amañ oc'h degouezhet e ti tud a zoujañs Doue hag a oar pegement a vad hoc'h eus graet dre ar vro, c'hwi hag ho kenvreudeur, ar venec'h all. Dinec'h e c'hellit bezañ e ti Job Karo. Va gwreg, tud va zi ha me, a ray gwellañ ma c'hellimp evit reiñ deoc'h boued da zebriñ ha golo da guzhat ac'hanoc'h, a-enep an dispac'herien a c'hlac'har hor bro. »

Goude se, Job Karo a gontas d'ar manac'h yaouank ar reuz a yoa e Breizh hag e Frañs eus an eil penn d'egile. Hag, o klevet kement all a draoù, ar manac'h a chome mantret ha sebezet. N'oa ket evit kompren e vije c'hoarvezet er vro traoù ker gwazh ha ker glac'harus.

E-pad m'edo Job Karo o kontañ an traoù doaniusse, Glaodina an Hir, e wreg, he doa aozet ur banne soubenn ar jaodell. Ar manac'h a zebras e soubenn ha, war-lerc'h, un tamm bara hag amann : e nozvezh wenn hag e c'haloupadenn vintin o doa digoret e galon dezhañ.

P'en devoe debret e bred, Job Karo a lavaras dezhañ :

« Tad manac'h, ret eo deoc'h chom a-zindan-guzh, rak, ma vezit gwelet gant ho kwiskamant a vanac'h, e vezo kroget ennoc'h raktal, e viot taolet er prizon, hag antronoz barnet d'ar marv. Amañ, em zi-me, a-zioc'h kraou ar saout, ez eus ur sanailh ha ne gredan ket ec'h afe den da sellet ennañ ; yen eo an amzer hag eno n'heller ket ober tan, mes aezhenn ar saout a zalc'ho tomm a-walc'h deoc'h. Eno ivez 'ta, e kav din, e vioc'h kuzhet-mat ha n'ho pezo ket re a ziouer. Glaodina, va gwreg, a gaso bemdez deoc'h boued hervez ho koud ha diouzh ho faltazi. Bremaïk, goude hor lein, va mevel, Dider Krogennek ha me, a yelo betek ar gouent da welet ha chomet ez eus eno c'hoazh ur manac'h all bennak. A-raok an noz, ni a vezo distro hag a lavaro deoc'h penaos emañ an traoù. Gwelet

a-walc'h a ran hoc'h eus c'hoant da zont ganeomp, mes ne c'hellit ket dont, rak, hep gellout ober vad ebet, oc'h sur da ober droug deomp. Unan bennak hor gwelo o vont pe o tont, anat eo ; mat, ma vezit gwelet ganeomp, e vezo lavaret diouzhtu emaoc'h kuzhet amañ, hag a-barzh nebeut emañ soudarded ar Republik o lakaat an tan en ti, ma ne gavont ket ac'hanoc'h, ar pezh ne ray vad da zen. Nann, ne deuot ket ganeomp ; Dider ha me a yelo hon-daou, ha c'hwi, en ho toull-kuzh, a bedo Doue evit Job Karo, e wreg hag e vugale. »

Ar manac'h a yeas en e guzh, ha Job Karo ha Dider Krogennek a yeas o-daou war-zu leandi Sant-Albin. Pa en em gavjont eno, e weljont, er vered, ur vandenn dud oc'h ober toulloù-bez. Ar re-mañ a yoa tud hag a yoa o chom war an hent a ya eus a Sant-Albin da Lambal. E-kreiz an noz oant bet dihunet gant an trouz hag ar pec'hedoù a rae ar soudarded o tistreiñ da Lambal. Diouzh ar pezh a glevent oa aes dezho gouzout ar pezh a yoa c'hoarvezet el leandi. Abalamour da se oant deuet diouzh ar mintin da reiñ skoazell d'ar venec'h paour o doa o sikouret ken alies a wech en o dienez. Mes, siwazh ! ne gavjont nemet korfoù marv, leun-wad...

Goude bezañ lavaret a-greiz o c'halon, pep a *Zeprofundis* evit ar verzherien, ec'h en em lakejont e doare da ober dezho pep a vez e gwered an abati. Oc'h ober al labour-se edont pa en em gavas Job Karo hag e vevel. Pebezh tristidigezh ne voe ket evit an daou zen-mañ ar gwel eus a gement all a grizder ! En em lakaat a rejont gant ar re all da gleuzañ bezioù ; ha pa voe echu al labour glac'harus-se, pep hini, an daeloù en e zaoulagad, a zistroas d'e gêr, hep lavaret ger ebet an eil ouzh egile ; re garget a c'hlac'har oa ar c'halonoù.

Pa glevas ar manac'h yaouank ar pezh a yoa c'hoarvezet gant e genvreudeur, e tirollas da ouelañ, hag,

e-pad an noz hed-ha-hed, ne ehanas da bediñ Doue evito. Antronoz vintin, pa 'z eas Glaodina da gas dezhañ e damm boued, her c'havas atav war e zaoulin, e zaoulagad ruz-glaou hag e zremm dilavet. Ne falveze dezhañ debriñ tamm, re veiet [16] oa e stomok. Glaodina en em lakeas da gontañ dezhañ a-nevez ar gwall draoù a yoa en em gavet er gouent, hag, o klevet Glaodina o kontañ, e ouele adarre. N'eo ket iskis evit gwir, en dije keuz da genvreudeur hag o doa bet kement a garantez outañ, hag o doa hen heñchet, heñ c'hoazh yaouank, ken eeun war hent ar baradoz.

Chom a reas kuzhet e kraou Job Karo, e-pad ur c'hwec'h miz bennak. Bep mintin ha bep noz ez ae Glaodina he-unan, pe Job a-wechoù, mes james den all ebet, da gas dezhañ e damm bara pe e vanne soubenn. A-benn ur pennad e voe gellet kaout dezhañ ur c'halir, kuzhet gant un den kalonek eus a ur barrez a-gichen, ha neuze e c'helle a-wechoù lavaret an oferenn. Pebezh dudi evit ar manac'h, evit Job Karo, e wreg, e dud hag e amezeien gellout kofes evit gwalc'hiñ o c'houstiañs ha kaout an eurvad da lojañ o Doue en o c'halon, evit o sklerijennañ hag o c'hreñvaat !

E-pad c'hwec'h miz ivez 'ta e chomas kuzhet er sanailh. A-wechoù, evelato, e-pad an nevez-amzer hag an hañv, e teue e-pad an noz da ober ur bale dre ar parkeier, evit kemeret an aer vat hag en em zizenoeiñ, pa ne veze ket galvet da vont da welet tud klañv, rak neuze na tan na kurun n'o dije miret outañ da vont en hent.

A-benn fin ar c'hwec'h miz-se e lavaras da Job, a yoa aet da gas dezhañ e goan :

« Diouzh ma 'm eus klevet ganeoc'h, ne deu ken a soudarded war-dro leandi Sant-Albin. Mat, va soñj eo distreiñ d'am c'houent ; re hir on chomet da zebriñ eus ho para. En tu pe du, me 'gred, e kavin

frankiz da astenn ur guchenn golo da gousket, rak ne c'hellan ket krediñ o defe ar Republikaned diskaret kement ti a yoa e Sant-Albin, hag ouzhpenn, an disterañ kraou a vezo mat evidon-me. Graet an eost, emañ an hañv o vont kuit, erru an diskar-amzer, bremaik emañ ar poent da zistreiñ ha da derriñ an douar evit gounit an eost nevez. C'hoant am eus da labourat un tamm douar ha da hadañ ennañ greun evit kaout bara da zebriñ en hañv a zeu, mar plij gant Doue ; ha ma na blij ket gantañ e chomfen e buhez e Sant-Albin, ra vezo graet er memes tra e volontez, ez in d'an neñv da gaout va c'henvreudeur. »

Job hen dizalias ; aon en doa na vije ar manac'h diskuliet gant un trubard bennak, rak neuze ar soudarded a vije deuet buan war o c'hiz hag her c'haset ganto evit her lakaat d'ar marv. Mes nul e voe dezhañ ; troet oa e penn ar manac'h distreiñ d'e gouent.

« Da vihanañ », eme Job, « e lezoc'h [17] ac'hanon da gas deoc'h un dorzh vara pe ziv er sizhun, hag an traoù a vezo ret deoc'h, ken na deuy un eost nevez en douar.

— Ya, un tamm bara hag ur vozad holen a gemerin diganeoc'h bep sizhun, a galon vat. Doue, me 'gred, o faeo deoc'h er bed all, rak evidon-me ne c'hellin ket hen ober war an douar. A-walc'h e vezo kement-se evidon. Er gouent e kavin dour hag er c'hoad keuneud d'her birviñ. Ur skudellad vara, ur meudad holen trempet bemdez gant ar soubenn-se, a vezo traoù a-walc'h d'am bevañ ac'hann d'an eost a zeu.

— Un dra all am eus da lavaret deoc'h c'hoazh, tad manac'h. Gouzout a rit pegement a fallagriezh a zo er vro ; ma vezit gwelet gant ho kwiskamant a vanac'h, a-barzh nebeut dervezhioù emaor krog ennoc'h. Lakit dilhad evel va re-me, ha den ne ray van evit ho kwelet, rak ar re fall a zo dre ar vro, a gav dezho oc'h bet ivez merzheriet er memes taol gant ho kenvreudeur.

— Gwir a livirit, Job. Biken ne c'hellin trugarekaat re ac'hanoc'h eus ar vad a rit evidon. Bremañ it d'ho kwele ha degasit din warc'hoazh dilhad evel ho re, ar re fallañ a vezo mat a-walc'h din-me. »

Antronoz, etre nav ha dek eur, edo Job Karo, Glaodina e wreg, e vugale hag e zaou vevel, en-dro d'an tad manac'h. An tiad tud-se o doa doan o tispartiañ dioutañ ; ha koulskoude ma vije bet gouezet edo eno, e vijent bet barnet d'ar marv evit bezañ her c'huzhet. Chom a raent mut, den ne lavare ger. A-benn ur pennad, ar manac'h a lavaras :

« Ra skuilho Doue e c'hrasoù war an tiad tud vatmañ ha war gement a raint ! Doue r'ho pinnigo, Job Karo, c'hwi, ho kwreg Glaodina an Hir, ho pugale hag an daou zen onest a zo en ho servij ! »

War-dro unnek eur e voe gwelet o vont war-zu leandi Sant-Albin, Job Karo, ur bec'h kolo gantañ ouzh e gein, hag un den all, gwisket eveltañ, an tad manac'h, ur bisac'h gantañ war e skoaz, un dorzh vara en ur penn hag ur c'halir da oferennañ er penn all.

Kaout a rejont leandi Sant-Albin hanterziskaret ; evelato e voe aezet a-walc'h kaout ur c'hogn disglav d'ar manac'h da astenn e guchenn golo. Ne gredan ket e c'hellfe den kontañ ar pezh a yae dre galon ha dre spered ar manac'h o sellet ouzh mogerioù al leandi bolzennet, faoutet, hanter gouezhet, o soñjal en e genvreudeur merzheriet. Mall en doa da vezañ e-unan evit gouelañ ha pediñ en e aez war o bez. Abalamour da se e lavaras da Job :

« Job, ret eo deomp en em zispartiañ, rak poent eo deoc'h distreiñ d'ar gêr a-raok an noz. Na ankounac'hait ket manac'h Sant-Albin, a zo dleour deoc'h eus e vuhez ; ha ma teufe kleñved da gouezhañ warnoc'h pe war unan bennak eus ho tud, diwallit na deufec'h ket kerkent d'am c'hlask. Netra, nag ar Republikaned gant

o zennoù fuzuilh, nag ar marv ar c'hrisañ, na viro ouzhin da vont d'ho ti d'ho kwelet, da gemeret va lod en ho poanioù ha da reiñ deoc'h sakramantoù hor mamm santel an Iliz. »

P'edont o tispartiañ an eil diouzh egile, daeloù puilh a rede eus o daoulagad o-daou ; en em staget oant an eil ouzh egile.

Ar manac'h a en em glevas gant daou zen paour, a anaveze a-raok an Dispac'h, hag a yoa o chom war ribl ar c'hoad, evit labourat o-zri a-unan douar a-walc'h evit o bevañ, i hag o zud. E-pad ar bloavezh kentañ, Job Karo ne vankas ket ur wech hepken da gas d'ar manac'h e dorzh vara ha kement en doa ezhomm ; mes evit an eil bloavezh, ar manac'h a drugarekeas Job, rak a-walc'h a draoù en doa dastumet evit bevañ betek ar bloavezh war-lerc'h.

Meur a vloavezh a dremenas, ha den ne deue da glask tregas ouzh ar manac'h. Lezet e veze da labourat e damm douar er c'hiz ma kare, ha zoken da lavaret e oferenn ha da c'hervel e amezeien da zont dezhi. A-wechoù e weled dre ar c'hoad bandennoù aotrouien, e karr pe war varc'h, ganto kalz chas, o tont da chaseal dre ar c'hoadoù. Neuze, ar manac'h, evel pa vije bet er gêr, evel pa vije bet al leandi dezhañ, a yae evel droug ennañ. Un dervezh zoken e lavaras d'an daou baour a laboure er memes park gantañ, en ur glevet an tennoù fuzuilh a denned pe war-lerc'h ar c'had pe war-lerc'h al louarn :

« Daoust perak e teu an dud-se d'am direnkañ-me amañ ? Daoust ha n'int ket evit lezer ac'hanon da ober va labour, a holl va nerzh, ha da bediñ Doue a greiz va c'halon ? »

Marteze an tennoù fuzuilh a denne ar chaseerien a zegase da soñj dezhañ eus a verzherinti [18] e genvreudeur.

Pa 'z aent e-biou dezhañ e selle outo a-gorn, evel pa

vije droug ennañ, mes james ne lavare ger ebet ; hag ar chaseerien, eus o c'hostez, a yae e-biou dezhañ hep lavaret netra, hep ober van ebet.

Ar bloavezhioù a ya en-dro, hag ar manac'h hor beus gwelet yaouank a zo deuet da vezañ gwenn e benn ha torret e gorf. Un dervezh, war-dro fin miz gwengolo, e teuas da darzhañ, war gouent Sant-Albin, ur barr-arnev eus ar re vrasañ. An avel a c'hwezhe ken na zivege ar gwez dre ma 'z ae ; ar glav a gouezhe evel pa vijed bet o taoler dour gant barazhoù, ar gurun a groze ken na grene an douar war e dreid kozh. Ar manac'h, a yoa o lavaret e chapeled e penn ar c'huzh-heol eus al leandi, a yoa chomet en e sav, pa welas o tont war-zu ennañ, da glask goudor ha disglav, daou aotrou, unan yaouank hag unan kozh.

« Boñjour deoc'h, Aotrou », eme an den yaouank, oc'h hejañ e zilhad gleb. « Brav eo kaout un tamm disglav dre an amzer a ra. Ha c'hwi ho pefe ar vadelezh d'hon degemer en ho ti ken na vezo uzet ar barr-arnev ?

— Ya, aotrounez, chomit keit ha ma kerfot. Menec'h Sant-Albin n'o deus biskoazh gouezet dinac'h netra eus ar pezh o doa, d'an neb a c'houlenne.

— Bennozh deoc'h, Aotrou », eme adarre an hini yaouank.

Hag eñ azezañ war ur skabell goad a yoa e-kichen ar prenestr ha da sellet ouzh ar mogerioù kouezhet, ouzh an tiez distoet, ouzh an iliz diskaret nemet ar pignon tro ouzh ar sav-heol. Chom a rae sebezet o welet kement all a draoù brav aet da netra. Ne voe ket evit miret da c'houlenn digant ar manac'h penaos 'oa c'hoarvezet an traoù-se, rak an dud yaouank o deus c'hoant da c'houzout pep tra.

Ar manac'h en em lakeas da gontañ dezhañ ar pezh am eus kontet deoc'h.

E-pad m'edo ar manac'h o kontañ, an den yaouank her selaoue gant evezh, digor e skouarn ha lemm e lagad.

An hini kozh avat n'oa ket er memes tra. Pleget e benn, oa evel ar bleiz : ne selle nag uhel nag izel, nag a-gleiz hag a-zehou, mes treiñ ha distreiñ a rae a bep tu, e zaoulagad a yoa deuet da vezañ ruz evel daou gef-tan. Krenañ a rae war e izili... An den yaouank, e vab, tro ouzh ar manac'h, gounezet e galon gant ar pezh a gleve, ne wele ket kement-se. Mes ar manac'h a zivinas raktal edo koustiañs an den kozh-se o pikat anezhañ, hag e lavare outañ e-unan : « Hemañ, an den-mañ, ma n'en deus ket merzheriet va c'henvreudeur, menec'h Sant-Albin, a dle bezañ merzheriet menec'h all, ha va c'homzoù a ya betek goueled e galon. Ra blijo gant Doue lakat va c'homzoù d'hen distreiñ war an hent mat ! »

Derc'hel ar biz en tan da zeviñ a zo diaes-meurbet ; klevet kontañ deoc'h ho toareoù fall n'eo ket kalz aesoc'h. An den kozh en doa esaet meur a wech lakat ar manac'h da echuiñ e gont, mes e vab her pede hag hen erbede kement, ma ranke lezer ar manac'h da vont atav. A-benn ur pennad ne voe ket evit padout ken, hag e lavaras d'e vab :

« Alo ! a-walc'h a istorioù, deomp en hent ; spanaet ar glav, torret an avel, tavet ar gurun. »

Ker buan, evel pa vije bet Doue e-unan o lavaret dezhañ e lavare gevier, e tirollas un tarzh-kurun ker gwazh, ma kouezhas, gant ar stroñs, tri pe bevar maen diwar beg pignon an iliz a yoa dirazo, hanterziskaret.

« Ac'hanta, va zad, gwelet a rit eo ker gwazh, pe gwashoc'h zoken an amzer bremañ, evel pa oamp deuet en ti-mañ. Mar gell an aotrou manac'h reiñ deomp pep a damm ha pep a wele, me 'garfe chom amañ da lojañ e-kreiz ar c'hoadoù.

— Lojeiz a c'hellan da reiñ deoc'h », eme ar manac'h », mes ne vezo ket gwelloc'h eget ho koan. N'am eus da reiñ deoc'h da gousket nemet golc'hedoù, kolo enno, na da zebriñ nemet un tamm bara hag amann, hag ur guchenn batatez poazhet en dour.

— N'eus forzh, eme an den yaouank, mat a-walc'h eo an dra-se, ha neketa, va zad ? Evit un nozvezh ne varvimp ket ; ha warc'hoazh, e Lambal, ni en em zigollo oc'h ober pep a gofad er gwellañ ostaleri a gavimp.

— Nann, eme an hini kozh, n'on ket evit chom ; me 'gav diaes bezañ amañ.

— Ha da belec'h ez aimp-ni, va zad, dre an amzer a zo, ha deuet an eur-mañ ? Gwelet a rit, emañ o komañs teñvalaat. »

An hini kozh a gasas e zorn d'e c'hodell da dennañ e vontr evit gwelet pet eur oa.

Kerkent ha ma welas ar manac'h ar montr-se, e savas ar gwad d'e benn. Kregiñ a reas e brec'h an hini kozh en ur lavaret d'an hini yaouank :

« Chomit amañ d'am gortoz, me a ya da gas ho tad d'e wele ; goude-se, me 'ziskouezo deoc'h ivez hoc'h hini pa ho pezo debret ho tamm bara. »

Ar manac'h a dreinas a-bouez e vrec'h an hini kozh, ne esae ket enebiñ, betek ar penn pellañ eus an tiez a yoa chomet en o sav, e kouent Sant-Albin, hag en ur zigeriñ dezhañ ur gambrig vihan :

« Amañ, den kozh, n'eus ket c'hwez ar gwad : houmañ oa va c'hambr-me en nozvezh m'oac'h degouezhet amañ da verzheriañ va c'henvreudeur. Eus a gement manac'h a yoa e kouent Sant-Albin, n'eus chomet nemedon-me e buhez. Doue marteze en deus va espernet evit lavaret deoc'h e rankfot a-barzh nebeut amañ rentañ kont dezhañ eus an torfedoù bras hag eus ar muntroù kriz hoc'h eus graet. Ra blijo gantañ

sklerijennañ ho spered, teneraat ho kalon hag ho lakaat da vervel e doare vat ! »

Ker buan, ar manac'h a serras an nor hag a lezas an hini kozh gant Doue hag e goustiañs.

Ar manac'h en doa anavezet gant an den-se montr an Tad Abad, an hini oa tad ar venec'h all a-raok an Dispac'h. N'oa ken horolaj er gouent nemet ar montr-se, ha pep hini a ranke mont da sellet outañ da c'houzout an eur. N'oa ket 'ta diaes dezhañ hen anaout, hag oc'h anaout ar montr oa aes dezhañ gouzout edo dirazañ unan eus an dud kriz o doa merzheriet e genvreudeur.

Goude-se e tistroas da gaout an den yaouank ; reiñ a reas dezhañ e goan gwellañ ma c'helle, ha goude-se her c'hasas d'e wele.

Setu aze tri den o lojañ e kouent Sant-Albin : ar manac'h a bede, an den yaouank a gouske, hag an hini kozh, daoust hag eñ a ziskenne e goueled e galon ?

Antronoz vintin, abred, an aotrou kozh a yoa o c'hervel e vab ; mall en doa da vont en hent. Ar manac'h a ginnigas dezho pep a damm bara a-raok mont kuit. An hini kozh n'en devoe afer a netra ; an hini yaouank a lakeas ur c'horn bara en e c'hodell en ur drugarekaat ar manac'h eus e vadelezh ; an hini kozh avat ne droas ket zoken e benn da sellet outañ.

A-benn ur pennadig hent e voe klevet an hini kozh o c'hrozmolat, o skrignat e zent. Pa lavare un dra bennak ne gleved gantañ nemet an daou c'hermañ : *Doue... Diaoul...* E-pad an amzer-se, an hini yaouank a zebre e damm bara ; d'an oad-se e vez digor ar galon. Ur wech an amzer, etre div c'henaouad[19], e c'houlenne digant e dad petra c'hoarveze gantañ ; mes e dad ne responte grik ; ne rae atav nemet lavaret : *Doue... Diaoul...*

Pa voe debret e damm bara penn-da-benn gant ar paotr yaouank, e lavaras d'e dad :

« Asa, va zad, pet gwech n'hoc'h eus ket lavaret din-me n'eus Doue ebet, hag hirio, abaoe ma 'z omp deuet kuit diouzh ar manac'h kalonek-sont [20], n'eus ken anv ganeoc'h nemet a Zoue ? Mes ma n'eus Doue ebet, perak 'ta e komzit kement anezhañ ?

— Eo, un Doue a zo », eme an aotrou kozh, o skrignal e zent, « rak anez ne c'helljen ket kaout kement a zroug outañ. »

## TREDE PENNAD

### Runveuzid e parrez Ploumagoar

A-raok kuitaat Bro-Landreger e rankan kontañ deoc'h c'hoazh ar pezh a c'hoarvezas e bourk Plouared, neuze kerkoulz ha bremañ, unan eus ar gwellañ hag eus ar brasañ parrezioù [21] eus ar vro-se.

Dre eno oa ivez kalz tud vat, tud hag a veze war evezh evit miret ouzh droug d'en em gaout ganto ha gant ar re a veze en o zi. Ar pezh ac'h an da gontañ hen diskouezo deoc'h.

D'ar mareoù-se, ar re a yoa e kostez ar roue, e Sant-Brieg, o doa c'hoant da vont war gêr evit tennañ eus ar prizon ar re eus o zud hag eus o mignoned a yoa bet paket gant ar Republikaned. Ar c'heloù a gement-se a yoa deuet betek ennomp-ni, hag an Aotrou Kerbalanek a gasas Per Kemener ha me d'o c'haout, da c'houzout hag ezhomm o doa eus un taol-skoaz diganeomp evit dont a-benn eus o c'hrog.

A-dreuz ar vro oamp aet betek Benac'h, rak anaout mat a raemp an hentoù a-dreuz kerkoulz hag an hentoù bras. Mes goude Benac'h ne anavezemp ken nemet an hent bras. Ret oa ivez 'ta bale drezañ [22].

Erru oa an abardaez pa edomp dirak kêr Gwengamp, ha poent oa deomp klask hor lojeiz un tu bennak. Me n'em boa ket a c'hoant da lojañ e kêr. Gouzout a

raen oa, er gêr-se, meur a zen mat ; en hor bro hor boa meur a wech klevet anv anezho ; n'hor boa nemet mont d'o c'haout da lavaret dezho piv oamp, a belec'h e teuemp, da belec'h ez aemp, evit bezañ degemeret-mat. Per Kemener en doa c'hoant bras da ziskenn e kêr, rak skuizh oa, ha n'en doa bet, eveldon-me, abaoe ar mintin, nemet un tamm bara ha kig, hag ur banne dour fresk eus a ur feunteun. Mes me ne falveze ket din, rak din-me ar c'hêrioù ne blijont ket. Mar deus tud mat er c'hêrioù [23], eus muioc'h c'hoazh a dud fall. Er c'hêrioù, ar vicherourien ne labouront nemet pevar pe bemp dervezh er sizhun. Da sul, e-lec'h mont d'an oferenn da bediñ Doue, ez eont d'an ostalerioù da evañ ha d'en em vezviñ. Da lun e rankont bezañ mezv adarre, abalamour ma 'z oant bet mezv en dervezh a-raok, 'michañs. A-wechoù d'ar meurzh vintin e chomer er gwele da zistanañ. Alies, pa vez graet ar pae d'ar sadorn, e chomer c'hoazh un hanter dervezh hep ober netra, evit bezañ prest marteze da ober ur c'horfad d'ar sul. A-benn ma vez graet, er c'hiz-se, daou pe dri dervezh evañ, e vez aet gounidegezh ar sizhun, pe war-dro, hag evelato er gêr eus tad ha mamm, gwreg ha bugale hag a c'houlenn ivez un tamm bara. O c'hlemmoù a laka a-wechoù diaes penn ar micherour, mes ne vironont ket outañ avat da ober ar memes tra ar sizhun war-lerc'h. Ha ma teu grasoù Doue da skeiñ war boull e galon ha d'her pikañ un tamm, e teuy d'e glask ur c'hozh kamarad bennak, evel pa ve degaset gant an Diaoul, evit her sachañ adarre en ostalerioù hag er vouilhenn ker gwazh hag a-ziagent. Dont a ra da galediñ en e bec'hed, dilezer a ra Doue, ha neuze n'en deus mui ken c'hoant nemet da reiñ d'e gorf an holl blijadurezhoù a c'houlenn. C'hoant en deus da gaout chervad hag arc'hant en e c'hodell ; n'en deus ket, rak evet en deus e c'hounidegezh. Abalamour da se ne sell nemet gant

kasoni ouzh ar re o deus un dra bennak, ouzh ar re a vev en o aez. Eñ ivez, ma karje bezañ bet un tammig bihan pizh, en doa bremañ dastumet ur gwennegig bennak ; mes, siwazh ! korf a c'houneze hag e korf ez ae.

Abalamour ma n'en deus netra, micherour kêr a en em laka atav e kostez ar re fall, rak ar re fall n'int ket ken tost-se d'o c'houstiañs ; ar re fall, e-lec'h ma kavint speg [24], a spego, pe e vezo leal pe ne vezo ket, hag e-touez ar re-mañ e kav dezhañ e c'hello e-unan kaout ivez krog en tu pe du. Pa vez freuz en ur vro, pep hini eus ar rumm dud-se a grog el lec'h ma c'hell, hep sellet pe e laer pe ne ra ket ; lavaret e ve eo deuet, en un taol, an holl draoù da vezañ boutin... Ma ne gav ket deoc'h eo gwir kement-mañ, n'hoc'h eus nemet taoler evezh ouzh ar pezh a c'hoarvez er c'hêrioù pa vez *eleksionoù*. Daoust ha ne vez ket atav ar vicherourien e kostez an hini fall, pe da vihanañ brudet da vezañ fall ? Daoust ha c'hwi hoc'h eus biskoazh o gwelet, en ur gêr bennak, o vont a-du gant an hini a zo douget gant an dud vat, me 'lavar gant an dud a gar Doue, o bro hag ar Roue ? Nann, e neblec'h. Micherour kêr hag an den a relijion a zo evel ki ha kazh. Ar c'hi hag ar c'hazh a vev didrouz hag e peoc'h er memes ti, ken na deu unan bennak da isañ an eil war-lerc'h egile ; mes kerkent ha ma vezo iset ar c'hi, e lamm a-razailh war ar c'hazh. Er memes tra ivez, er memes kêr e vevo e peoc'h ar vicherourien hag an dud vat, ken na deuy unan bennak da isañ an eil war-lerc'h egile. — Ha tud fall da isañ ne vank ket. — Neuze avat e vezo gwelet ar micherour o krial, oc'h en em sevel hag o razailhiñ war ar re vat. Ha goude kemend-all a ziskianterezh eus o ferzh, e vezint klevet o klemm, o kaout kasoni ouzh ar re vat, abalamour ma ne roont ket a voued a-leizh-kof dezho, d'o zud ha d'o bugale, evel

pa ne vent ket ar pennkaoz eus o dienez hag eus o foan !

Ni, micherourien diwar ar maez, a labour a-greiz kalon a-hed ar sizhun ; ha pa c'hellomp kaout daou wennegad da sul, eo brav deomp. Ni a labour er gwel a Zoue, a c'hounid [25] bara deomp ha d'hor bugale, hag, e-lec'h en em sevel a-enep ar re vat hag ar re binvidik, e leveromp bennozh Doue dezho da vezañ roet deomp labour, ha, dre al labour, boued d'hon tud.

Abalamour mac'h anavezen kerkoulz micherourien kêr, eo n'am boa ket a c'hoant da vont da lojañ e kêr Gwengamp. Rak, ma vijemp bet dizoloet hag anavezet, ma vije bet zoken an disterañ tamm diskred warnomp, e vije diouzhtu bodet en-dro deomp kement den vak ha dibreder a vije e kêr. An hu a vije bet war hor lerc'h ; marteze zoken e vije en em gavet gwazh ganeomp, rak n'eo ket brav kouezhañ etre daouarn kanfarded kêr.

P'am boe diskleriet an traoù-se da Ber Gemener, ez eas kuit e c'hoant da vont da Wengamp, hag e lavaras din :

« C'hwi, Yann Pennorz, a rank bezañ mestr atav. Mat, na deomp ket da Wengamp 'ta, mes da belec'h ez aimp da glask lojeiz ? Me a gavfe gwelloc'h chom a-sav eget bale betek hanternoz.

— O ! ne valei ket betek hanternoz kennebeut. Sell, ne welez-te ket du-hont ur bodad gwez ? Ahont e tle bezañ un ti pinvidik ; deomp war-zu ennañ. »

Edomp o vont e-biou Sante-Kroaz — e galleg *Sainte-Croix* —, pa en em gavas ganeomp, war an hent, un den oadet a hanter-kant vloaz, pe war-dro, kamm ha tort e fri, hag ul lagad luch en e benn. Sellet a rae a-gorn ouzhomp. Diouzh an aer ac'hanomp marteze ec'h anavezas n'oamp ket eus ar vro, rak dont a reas d'hor c'haout hag e lavaras deomp :

« Me ’gav din, gwazed, n’oc’h ket eus ar vro, ha marteze emaoc’h e klask eus a unan bennak. Mar kirit lavaret din petra a glaskit, me her lavaro deoc’h, da vihanañ mar gellan.

— N’omp ket tre eus ar vro, evit gwir », eme-ve dezhañ ; « evelato n’omp ket kollet diwar hon hent. Mes evel n’omp ket eus ar re binvidikañ, n’hor beus ket kredet mont e kêr, hag ez eomp da glask lojeiz war ar maez. Amañ d’an nec’h, d’ar sav-heol, e kav din eus un ti hag a c’hellfe hor lojañ evit un nozvezh.

— Aze d’an nec’h emañ Runveuzid, un ti eus ar re wellañ, tud eus ar re galonekañ. Me a ya d’hoc’h ambroug betek eno, mar kirit, rak en em goll a rafec’h marteze dre ar gwenodennoù.

— Bennozh Doue deoc’h. Vad a rafec’h deomp, rak va c’hamarad Per Kemener amañ a zo skuizh dija e dreid o vale, ha n’en deus ket a c’hoant da ober tro.

— Eo, me a ya a galon vat da ziskouez an hent deoc’h, hag a-barzh ur c’hardeur amañ emaomp e Runveuzid. »

Ar c’homzoù-mañ a roas nerzh d’am c’hamarad Per, ha bale a rejomp war-lerc’h al luch.

A-benn m’hor boa graet un daou pe dri c’hant paz, hon ambrouger, en ur dennañ ur chapeled eus e c’hodell, a lavaras deomp :

« C’hwi hoc’h eus an aer da vezañ daou zen mat, abalamour da se n’em eus ket a aon o lavaret va chapeled dirazoc’h. A-ziagent hel lavaren bemdez e chapel menec’h Sante-Kroaz, mes abaoe m’eo kaset ar venec’h kuit gant an Dispac’herien, hel lavaran, en ur vont hag en ur zont dre an hentoù, hep bezañ gwelet gant den. N’ho pezo nemet dont war va lerc’h, me a yelo a-raok en ur bediñ ar Werc’hez Vari. »

Hag eñ en hor raok, en ur zibunañ e chapeled, mes me her gwele o sellet a-gorn war e lerc’h.

« Ac'hanta, Yann Pennorz », eme Ber, « ha n'eo ket un dro vrav houmañ deomp, kaout a-zindan hon dorn, evel pa ve degaset deomp gant Doue, ur c'hristen mat evit hor c'has da di tud kerkoulz hag eñ ?

— Tav, Per, rak n'em eus ket a fiziañs en denmañ. Kamm ha tort eo e fri, hag e-lec'h bezañ a-galon gant e chapeled, n'her gwelez ket o treiñ war-zu ennomp e lagad luch ? Me her lavar dit, bezomp war evezh. »

Ne zalejomp ket d'en em gaout e Runveuzid, rak ne gredan ket e ve, kement ha m'am eus soñj, ouzhpenn ur c'hardeur bale etre Sante-Kroaz ha Runveuzid.

Kerkent ha ma voemp en em gavet, hon ambrouger a yeas er penn a-raok en ti, hag a lavaras d'ar mestr :

« Setu amañ, Jañ-Mari, daou zen estren, doareetmat, hag o deus c'hoant da gaout lojeiz diganeoc'h evit un nozvezh. »

Jañ-Mari a yoa un den hag a yae war e dri-ugent vloaz. Gwenn oa e benn, ledan e dal, lemm e lagad. Ur sell a reas ouzhomp hag en doa an aer da lavaret deomp : « Diwallit, mar kirit ; mar doc'h degaset amañ gant Doue ho pezo degemer mat, mes mar doc'h degaset gant an droukspered, amañ ne vezo truez ebet ouzhoc'h. »

Goude bezañ furchet er c'hiz-se, dre e daol-lagad, betek goueled hor c'halon, e lavaras deomp :

« Ni zo debret hor c'hoan ; azezit da c'hedal ma vezo fichet deoc'h un tamm bennak da zebriñ. »

Hag en ur zistreiñ ouzh hon ambrouger :

« Evidoc'h-c'hwi a c'hell mont d'ar gêr, rak ni a zo skuizh gant hol labour, ha kerkent ha ma o devezo an daou zen-mañ debret o zamm, ni a ya d'hor gwele. »

Ar c'homzoù-mañ a voe lavaret gant un aer ker rok ha ker sec'h ma lakae yen hor c'halon.

Jañ-Mari en doa tri mab ha div verc'h. An tri mab a yoa azezet e-kichen o zad, unan en un tu ha daou

en tu all ; ha dirazo en tu all d'an oaled edo an div verc'h. Hini anezho ne lavare ger.

« Jann-Louiz », eme Jañ-Mari d'ar goshañ eus e verc'hed, « tomm ur banne soubenn d'an daou zenmañ. »

Ar soubenn ne voe ket pell o tommañ, a drugarez Doue, rak evel aon hon doa hon-daou, Per ha me, dirak taol-lagad lemm Jañ-Mari.

Goude hor banne soubenn, n'oa ket eus ar re wellañ, hen anzav a rankan, e voe kinniget deomp pep a damm bara sec'h. Kemeret a rejomp, rak digor oa hor c'halon, an hent en doa divouedet ac'hanomp.

Kerkent ha m'hor boa lonket ar c'henaouad [26] diwezhañ, Jañ-Mari a lavaras deomp :

« Va c'hlevet hoc'h eus o lavaret d'hoc'h ambrouger omp, va bugale ha me, skuizh gant hol labour ; c'hwi hoc'h-unan hoc'h eus an aer da vezañ skuizh ivez ; koulz eo deomp 'ta mont da gousket. N'on ket evit reiñ gweleoù deoc'h rak karget int holl ganeomp honunan. Er c'hraou e rankot mont da lojañ, kolo fresk avat a vezo dindanoc'h. »

Ti Runveuzid a zo un ti hir. E-kreiz ez eus ur pignon a ya betek ar solier, hag a zisparti an ti-annez diouzh ar marchosi, e-lec'h ma voemp kaset da lojañ war ar c'holo.

Goude bezañ diskouezet deomp hor c'huchenn golo, Jañ-Mari a serras warnomp dor ar c'hraou, war alc'houez, hag a yeas e-unan d'e wele, 'michañs.

Setu Per ha me hon-daou hon-unan gant ur guchenn golo evit gwele, skuizh hor c'horf evit gwir, mes hanter leun hepken hor c'hof.

« Ac'hanta, Yann Pennorz », eme Per din-me, « me 'gred emaomp gwelloc'h amañ war ar c'holo eget war ur c'holc'hed en un ti bennak e kêr ? »

Per evit lavaret se n'oa ket a zroug ennañ ; n'en doa ken c'hoant nemet da dremen un tamm amzer en ur c'hoapaat.

« Da vihanañ, Per », eme-ve, « amañ ne dapimp ket a c'hwen.

— Nann, mes moui, pe gelien-morz, diwar ar c'hezeg, ne lavaran ket avat.

— N'ez pezo nemet skrabat un tamm hag e nijint kuit.

— Du-mañ eus ur c'hi anvet Korsako hag a oar ober brav kenañ e wele e-mesk ar c'holo ; mar karjen bezañ aet d'ar skol gantañ n'oan ket bet ken nec'het ha ma 'z on bremañ.

— Na petra a laka ac'hanout da vezañ ken nec'het-se ?

— Petra ? Lavaret a ran deoc'h ; ar c'hi a zu-mañ a oar ober e wele brav-tre, e-mesk ar c'holo, ha me ne ouzon ket.

— Setu aze peadra da goll ar penn, evit gwir ! N'ec'h eus nemet ober un toullig aze e-kreiz ar c'holo, me a raio un all en da gichen ; goude se e sachimp ur guchenn all a golo warnomp hag e kouskimp c'hwek ac'hann da warc'hoazh vintin.

— Diwiskañ hon dilhad a rankimp da ober ivez, neketa, Yann ?

— Asa, Per, ro peoc'h ; diwiskañ hon dilhad evit mont e-touez ar c'holo !

— Mat, pa oan bihan e Kervern, va mamm a lavare din : diwisk atav da zilhad, Perig, war ar bank, a-raok mont en da wele, gant aon da louzañ al liñserioù. Daoust ha bremañ pa 'z on bras ne dlean ket ober ar memes tra ?

— Ya, mes amañ n'eus liñser ebet evel-se.

— A ! n'eus liñser [27] ebet en hor gwele ! Ar re-mañ a zo gweleoù e-giz Treger neuze 'ta, Yann ?

— Ehan da farsal, Per, ha kaozeomp da vat. Petra ’soñjez eus a Jañ-Mari, an ozhac’h, hag eus e vugale ?

— Petra a soñjan ? E feiz, netra a vat ebet, avat. Jañ-Mari a zo sec’h ha rok an tamm anezhañ ; e dri mab [28] o deus an aer da vezañ paotred start, ha n’o deus ket aon rak o skeud.

— Kaout a ra dit e vent tud vat, tud a relijion ?

— N’heller ket barn an dud diouzh ar gwel, mes evit an degemer o deus graet deomp n’eo ket eus ar re gaerañ.

— Nann, gwir a leverez. Koulskoude, pa seller ouzh Jañ-Mari, n’heller ket miret da gaout un aer a zen onest warnezhañ.

— Ya, mes heñvelañ a zo ouzh un den onest eo ul laer.

— Gwir a leverez adarre, abalamour da se eo gwell deomp bezañ war evezh. Da c’hougleze [29] a zo ganez, ’michañs ?

— Ya, ya, hag aon am eus da rankout lakaat anezhañ da labourat a-raok warc’hoazh vintin.

— Ganen-me emañ va hini ivez ; dalc’homp krog pep hini en e hini, evit bezañ e-tailh da skeiñ ma vez ret.

— N’ho pezet ket a aon, Yann Pennorz, n’eo ket Per Kemener eo a greno e zorn.

— Da grediñ a ran, Per, rak da anaout a ran. Bremañ lavaromp hor pedennoù, evel ma ’z eo ret da bep kristen mat hen ober.

— Ya, koulz eo deomp, rak skornet eo dija va divesker a-zindanon. »

Ha ni hon-daou, Per Kemener ha me, d’an daoulin da lavaret hor pedennoù evel ma her greer bep noz ha bep mintin, en holl diez a Vro-Leon.

Goude ma oa echu ganeomp hor pedennoù, Per a lavaras din :

« Yann, ha n'hoc'h eus ket gwelet un tamm sklerijenn o parañ warnomp e-pad m'edomp o lavaret hor pedennoù ?

— Eo », eme-ve, « me am eus gwelet ivez un dra bennak. Daoust hag erru e ved warnomp ? Koulskoude n'em eus klevet trouz ebet. Ha te ?

— Na me kennebeut ; n'em eus gwelet nemet evel ul luc'hedenn o tont eus ar solier aze, o parañ un tammig warnomp hag o vont kuit ker buan all.

— Mat, pa ne glevomp trouz ebet, bezomp fiziañs e Doue. En em astenn war da guchenn golo ha kousk ; me a chomo ur pennad dihun ; an disterañ trouz a glevin, me da c'halvo. »

Per ne zaleas ket da gousket c'hwek ; hag a-benn ur pennad goude, evel ne gleven trouz ebet, hag, un tamm ivez gounezet gant skuizhder ar bale, ec'h en em daolis e-touez ar c'holo hag en em rois da gousket.

Teñval oa c'hoazh ar c'hraou, pa voemp dihunet gant gwigour an alc'houez e potailh an nor ; mes kerkent ha ma voe digoret e weljomp oa deiz bras, hag hor boa graet hor c'housk-mintin. Ne oamp evit gwelet netra a-raok, rak an nor hag ar prenestroù a yoa serret-kloz warnomp.

Kentañ weljomp o tont er c'hraou voe Jañ-Mari, mes Jañ-Mari disheñvel diouzh ma oa en abardaez a-raok. Dont a reas war-zu ennomp en ur c'hoarzhin hag en ur c'hervel ac'hanomp.

« Ac'hanta, gwazed », emezañ, « e feson e karer ober ar c'housk-mintin e kostez Bro-Leon ?

— A-wechoù dre eno, kerkoulz ha dre amañ, 'michañs », eme-ve, « e karer chom er gwele pa vezer skuizh. Evidomp-ni a zo chomet er mintin-mañ en hor gwele, pe, pa lavarin ar wirionez, e-mesk hor c'holo, abalamour ma ho poa lakaet ac'hanomp en ur c'hraou ken du ha sac'h ur glaouaer.

— Gwir an dra-se, eme Jañ-Mari, mes ret oa Hastit afo bremañ sevel alese, lavaret un tamm pendennoù ha dont d'an ti. »

Hag eñ kuit, en ur lezer ac'hanomp hon-daou hon-unan.

Ker buan ha ma oa aet kuit, Per a lavaras din :

« Petra soñjit, Yann Pennorz, eus an den-se ? Dec'h n'oa ket evit ober ur sell eeun ouzhomp, hag hirio e c'hoarzh ouzhomp, evel pa vijemp deuet da vezañ mignoned a galon.

— Ne oufen ket evit her lavaret dit, Per, rak ne ouzon ket va-unan.

— Daoust hag un trubard e ve, bet e-pad an noz ouzh hor gwerzhañ da Republikaned Gwengamp, ha deuet da vezañ laouen bremañ p'en deus bet pae an trubarderezh ?

— Ne gav ket din, rak Jañ-Mari a zo un den hag en deus re a zoare vat. Ur goustiañs eeun a rank bezañ en e greiz, rak e c'hoarzhadennoù a yoa re galonek ; an aer en doa da c'hoarzhin da vat, ha, ma vije bet un trubard, e goustiañs he divije kalz pe nebeut piket e galon da vezañ gwerzhet daou zen n'oar ket da anaout, ha n'o deus graet droug ebet dezhañ.

— Evidon-me, ne ouzon petra da soñjal ; ret eo gedal ha bezañ war evezh.

— Ar wirionez a leverez, Per ; bezomp war evezh. Mar deo Jañ-Mari un trubard, a-raok kreisteiz emaomp e prizon Gwengamp. Ac'hano vezo diaes tec'het, me 'gred ; evelato unan pe unan ac'hanomp, marteze hon-daou, a c'hello kaout e dro da vont kuit, hep lavaret kenavezo da soudarded ar Republik. Mat eo deomp ivez 'ta ober div lodenn eus an arc'hant a zo ganeomp. Tregont skoed a yoa roet deomp gant an Aotrou Kerbalanek ; eizh skoed hon eus dispignet, chom a ra ganeomp daou skoed warn-ugent ; ar pezh a ra pep a unnek

skoed da bep hini ac'hanomp. Del, setu amañ da lodenn. Mar gellez kemeret an tec'h da-unan, dalc'h soñj mat da vont da vaner Sant-Yann-Kerdaniel, un teir lev bennak ac'halenn. Eno, mar demañ an aotrou er gêr, e klevi ar pezh en deus c'hoant da c'houzout an Aotrou Kerbalanek, ha, ma n'emañ ket er gêr, e vezo lavaret dit e pelec'h emañ. Mont a ri betek ennañ, kousto pe gousto, ha klevet a ri gantañ, ha gant ar vistri all, ar pezh a ranko da ober hor mestr-ni, an Aotrou Kerbalanek.

— Ho komzoù, Yann, a zo ken hirvoudus ha klemmoù an anaon. Lavaromp hor pedennoù a zo gwelloc'h deomp ma 'z aimp da welet penaos emañ an traoù. Marteze, e-lec'h mont d'ar prizon da lojañ e-verr, e kouskimp fenoz en ur gwele pluñv, e maner Sant-Yann-Kerdaniel ; me ne garan gouelañ nemet pa vez ret. »

Hag en ur lavaret ar c'homzoù-se, Per Kemener a yoa an dour en e zaoulagad. Hennezh a yoa un den a galon, ar Per-se !

« Ya, mat a leverez, Per », eme-ve, « ar bedenn a ra vad. Doue a deuy d'hor sklerijennañ ha da reiñ nerzh deomp. »

A-vec'h ma oamp savet en hor sav, goude hor pedennoù, ma weljomp o tont er c'hraou mab koshañ Jañ-Mari hag e verc'h, kel laouen hag an heol.

« Ac'hanta », emezo, « setu aze pedennoù hag a zo hir avat !... Un tammig hiroc'h eget ar re dec'h da noz... Alo ! hastit afo, hon tad a zo skuizh ouzh ho kedal.

— Ya, gwir a livirit », eme Ber, « deuit, Yann, rak me zo goullo va c'hof ; ne ouzon ket da belec'h eo aet ar banne soubenn am boa bet dec'h da noz. »

Mont a rejomp war-lerc'h ar mab hag ar verc'h, en ur sellet an eil ouzh egile, rak ne ouiemp ket petra a yae da c'hoarvezout ganeomp.

Kerkent ha ma oamp en em gavet en ti, Jañ-Mari a deuas d'hor c'haout, en ur lavaret deomp :

« Me 'gave din oac'h adarre en em roet da gousket, pe chomet, dre ho pedennoù re hir, da enoeiñ an Aotrou Doue hag e sent er baradoz. Alo, deuit amañ buan ma tebrimp pep a damm. »

Hag en ur lavaret se, e kasas ac'hanomp da un tammig kambr vihan a yoa e lost an ti.

An degemer hon doa bet en dervezh a-raok en doa mantret ac'hanomp, ha graet zoken aon deomp ; an degemer a reer deomp er mintin-mañ a laka souezhet-meurbet hor spered. Ha c'hwi, en hor lec'h-ni, a vije c'hoarvezet ar memes tra ganeoc'h. Dec'h da noz n'oa nemet ur c'hozh banne soubenn hag un tamm bara sec'h, hag er mintin-mañ, er gambrig vihan-mañ, war an daol, ez eus ur banne soubenn ar c'hig eus ar re wellañ, kig poazhet en dour, kig poazhet en amann, sistr ha gwin da evañ kement ha ma karer. Me her lavar deoc'h, en noblañsoù pinvidikañ ne vez ket gwelloc'h pred.

Per ha me, evel daou zen diot, a chome mut da sellet an eil ouzh egile.

« Ac'hanta », eme Jañ-Mari, en ur reiñ deomp pep a skudellad soubenn, « ankounac'haet hoc'h eus debriñ boued, abaoe ma 'z oc'h bet o lojañ e-touez ar c'holo ? Ha c'hwi, va bugale, azezit amañ, ho-pemp, da zebriñ pep a damm gant an dud vat-mañ. »

P'am boe debret un tamm hag evet ur banne sistr mat, e teuas un tammig bihan va zeod din, hag e liviris da Jañ-Mari :

« Ne ouzon ket perak e roit deomp hirio ur pred ker mat, c'hwi, ha n'ho poa roet deomp dec'h nemet pep a gozh banne soubenn. Ne ouzon ket perak oc'h ker seder ha kel laouen hirio, c'hwi hag a yoa dec'h du

ho penn ha rust evel ur bod spern. Lavarit din perak oc'h troet er mintin-mañ evel ma 'z oc'h.

— Ya, her lavaret a rin deoc'h a galon vat. Dec'h, pa 'z oac'h deuet d'am zi, oac'h deuet gant un den ha n'en deus brud vat ebet er vro ; gant e chapeled e vez war an hent oc'h ober e bilpouz, o tennañ digant an dud vat kement a ouzont. Kerkent ha m'en deus klevet ur c'heloù bennak, e red da gêr d'her lavaret d'ar Republikaned. Ur spier eo, ha meur a wech, on bet dija diskuilhet gantañ, her gouzout a ran. C'hwi, evel ma 'z oc'h daou zen mat, a c'helle bezañ tud fall ; ret 'oa din ivez 'ta disfiziout ac'hanoc'h, rak en amzer zo bremañ e ranker diskrediñ war an holl, dreist pep tra war an divroidi. Her lavaret a ran deoc'h bremañ, en ur c'hoarzhin, krediñ a rae din ' oac'h deuet da c'houlenn lojañ diganen evit lakaat an tan warnomp, pe evit digeriñ, e-pad an noz, dor va zi d'ar Republikaned.

— Evit gwall baotred e kemerec'h ac'hanomp, e feson ?

— Ya, hag abalamour da se, va zri mab ha me a yoa war evezh ac'hanoc'h.

— Ha penaos hoc'h eus anavezet n'emaomp ket a-du gant ar Republikaned, ha n'oamp ket deuet da lojañ d'ho kêr evit lakaat an tan warnoc'h ?

— Me 'ya d'her lavaret deoc'h », eme Jañ-Mari, en ur c'hoarzhin kalonek. « Va bugale ha me a yoa horpevar er solier, a-zioc'h ho penn, o sellet ouzhoc'h, o selaou ac'hanoc'h. Pa weljomp ac'hanoc'h o vont war bennoù ho taoulin evit lavaret ho pedennoù, e voemp gounezet ganeoc'h, hag e teujomp kuit dinec'h. "Deomp d'hor gwele, bugale", eme-ve, "tud hag a bed Doue, tud hag a lavar o fedennoù, n'eus ket a fallagriezh en o c'halon. An daou zen-mañ a zo a-du ganeomp. "Kousket hor beus c'hwek hag hep aon, rak gouzout a raemp e roemp lojeiz da zaou zen a relijion. »

Paotred yaouank am selaou, c'hwi hag a dle, war-c'hed a gement-se e c'hellit bezañ dre an amzer a zo bremañ, c'hwi hag a dle kuitaat ho pro, ha mont marteze da vrezelekaat e broioù all, n'ankounac'hait ket da lavaret ho pedennoù bep noz ha bep mintin, rak gwelet a rit penaos e teu an Aotrou Doue da selaou ar pedennoù. Per ha me, p'edomp o lavaret hor pedennoù, n'edomp ket o klask na bezañ gwelet na bezañ selaouet gant an dud, ha Doue a zegasas Jañ-Mari hag e dri mab da sellet ouzhomp ha da selaou ac'hanomp, ha goude-se, da reiñ deomp ar c'halonekañ degemer [30]. N'ankounac'hait ivez 'ta james ho podennoù, ha Doue n'ankounac'haio ket ac'hanoc'h kennebeut.

« Bremañ, eme Jañ-Mari din-me, debrit, c'hwi hag ho kamarad, ar pezh a raio vad deoc'h. Amañ emaoc'h e ti ho kwellañ mignoned ; chomit ganeomp keit ha ma kerfot ; bremañ, e-lec'h kolo, ho pezo gweleoù ha ker-koulz boued ha ni. Ne ouzon ket piv oc'h, a belec'h e teuit na da belec'h ez it, ha n'em eus ket ezhomm d'her gouzout. A-walc'h eo din gouzout em eus em zi daou zen leal, daou gristen mat. »

Me a lavaras dezhañ neuze piv oamp ha da belec'h ez aemp.

E-pad m'edon o kontañ, e welen dremm Jañ-Mari o laouenaat muioc'h-mui dre ma 'z aen, hag e lagad lemm o virviñ en e benn. Pa voe echu ganen, e savas en e sav en ur lavaret :

« Sell 'ta, gwell a se ! Va zri mab-me a dle bezañ, o-zri, oc'h ober an taol-se ivez, ha ne c'hedont nemet an urzh da vont en hent. Evit ar memes kostezenn ec'h en em gannfot. Skoit start war ar Republikaned, ha ra blijo gant Doue lakat ac'hanoc'h da c'hounit ! »

# PEVARE PENNAD

## Plouared ha Perroz-Gireg

Ac'hanta, ha n'oa ket tud ar re-se ? D'o diwall oa chomet ivez, evel en hor bro-ni, a-zindan-guzh, beleien ha n'o doa ket aon rak ar marv. Mes mar doa tud vat dre eno, oa ivez tud fall, ha zoken beleien hag o doa graet al le, pe ma kavit gwell o doa graet *sermant.* Hogen ur beleg, hag a rae al le, a lavare, dre e *sermant,* ne anaveze na pab, nag eskob eus e berzh ; ur beleg ha n'en doa ken mestr nemet ar *C'houarnamant* ha maer e barrez ; ur beleg ha n'en doa da sentiñ nemet ouzh lezennoù ar vro, mat pe fall, evel ma vijent e vijent ; en ur ger, ur beleg evel ar *gard-champêtr,* a c'hell maer ar barrez da gas ha da zegas, ha da derriñ pa dro en e benn. Ar veleien a rae al le a yoa anvet beleien *intru,* abalamour mac'h en em lakaent da berson pe da gure, e parrezioù, hep bezañ anvet gant ar gwir eskob. — E broioù all e vezent anvet *asermantet.*

N'eo ket hep souezh [31] ivez 'ta o divije beleien, evel ar re-mañ, droug ouzh ar veleien, hervez kalon Doue, chomet kuzhet dre ar vo. An oan hag ar bleiz, daoust hag i a c'hell bevañ er memes park ? Ar veleien vat a ranke diwall ouzh ar veleien *intru* muioc'h eget na ranke gwechall ar gristenien gentañ diwall ouzh ar baianed. Rak ma klaske gwechall ur paian kregiñ en ur

c'hristen hag her lakaat d'ar marv, oa abalamour ma 'z ae a-enep al lezenn desket dezhañ gant e dud, e-lec'h ar veleien *intru,* broudet gant rebechoù o c'houstiañs, o doa c'hoant da lakaat ar re all da vezañ evelto, — kement-se en divije graet vad d'o c'halon, — pe d'o c'has diwar ar beg douar-mañ d'ar bed all, evit miret da vezañ tamallet ganto. Arabat eo deoc'h bezañ souezhet o welet kement a grizder e kalon ur beleg *intru.* Daoust hag an neb a nac'h e relijion hag e Zoue, daoust hag eñ a oar betek pelec'h e ranko mont ? Daoust hag eñ a oar betek pelec'h e vezo poulzet gant an droukspered ? Ur wech ma vez krog an Diaoul en un den, her c'has hag her c'haso betek ar bern, betek ar gordenn zoken. Daoust ha Judaz ha ne voe ket kaset gantañ d'en em grougañ kerkent ha m'en doa graet e daol trubarderezh ?

Ar beleg *intru* a yoa e Plouared, a yoa e anv Loull ar Bouc'h, da vihanañ lavaret a raed oa hennezh e anv mat, rak deuet oa eus n'oun dare pelec'h, ha den er vro ne ouie hen anaout. Lavaret deoc'h petra rae a vat e Plouared, n'eo ket aes din, rak ne rae vad ebet. Den na dae war-dro an iliz, nemet a-wechoù unan bennak da c'hoarzhin pa wele Loull ar Bouc'h, mezv-mikdall, bec'h dezhañ o chom en e sav, oc'h ober an neuz da esa lavaret an oferenn. Ne veze peurvuiañ war e dro nemet e gloc'her ha pemp pe c'hwec'h kanfard all, a veze gantañ oc'h evañ banneoù hag o tiskouez an hent d'ar soudarded da vont da gregiñ, pa c'hellent, e beleien hag e tud vat, en tiez diwar ar maez. War an dra-mañ avat oa ki. Bemdez e kase e ganfarded [32], diouzh ar mintin, da c'haloupat ar vro, da glask keleier, da c'houzout ha n'oa ket bet, e-pad an noz, ur beleg bennak o redek dre ar vro, ha da dennañ digant ar vugale, n'o doa ket a fallagriezh, kement a ouient diwarbenn o zud ha diwar-benn kement hini a yae hag a deue

dre o zi. Diouzh an noz e tiskuizhent oc'h ober chervad hag oc'h evañ banneoù. M'hen tou deoc'h e furchent mat ar vro, e c'houlennent kalz keleier, hag e ranked bezañ fin-meurbet evit tec'het en o raok.

Mes, evel a lavar ar re gozh : « *Da gazh mat, razh heñvel.* » Mar o doa skiant kanfarded Loull ar Bouc'h, ar re a ziwalle ar veleien vat n'oant ket diot kennebeut. C'hwi, paotred yaouank an amzer zo bremañ, hoc'h eus kement a skiant war ho meno abalamour m'eo touz ho penn, abalamour ma ouzoc'h lavaret *ya* ha *nann* e galleg, abalamour ma ouzoc'h mont aliesoc'h d'ar c'hafeoù eget da gofes, daoust ha c'hwi ho pije graet gwell eget na rae an dud yaouank eus va amzer-me, ne ouient, an darn vuiañ, na skrivañ na lenn ? Bezañ fur ha karet Doue a-greiz o c'halon a ouient avat. Petra ho pije-c'hwi graet evit kas ha degas ar velein eus an eil parrez d'eben, eus an eil ti d'egile, hep reiñ da anaout d'ar sitoianed ar pezh ho poa c'hoant da ober ? Mat, setu amañ ar pezh a reas gwazed Plouared ha gwazed ar parrezioù all a dro-war-dro.

Ne dan ket da envel deoc'h amañ kement beleg a yoa chomet e Bro-Landreger ; ne anvin deoc'h nemet ar pemp a yoa e Plouared, er C'hozhvarc'had hag er parrezioù all dre eno. Setu amañ o anvioù : an aotrou Hermit, an aotrou Malledant, an aotrou Yann, an aotrou Jegou, an aotrou Korr. Mat, evit miret ouzh Loull ar Bouc'h hag e sitoianed da c'houzout e komzed dirazo eus a veleien, oa roet d'ar pemp aotrou-mañ pep a lesanv. Evel-hen oant lesanvet :

An aotrou Hermit, *Lukaz al Louzaouer,* pe ar medisin, evel a leverer bremañ ;

An aotrou Malledant, ar *Miliner ;*

An aotrou Yann, ar *Skrivagner ;*

An aotrou Jegou, ar *C'higer ;*

An aotrou Korr, *Fañchounn.*

Pa veze ezhomm a unan eus ar veleien-mañ en ul lec'h bennak, ha pa ranked komz dirak sitoianed, pe dirak soudarded ar Republik, e komzent evel-hen, an eil ouzh egile, an dud leal hag ar gristenien vat :

« Klev 'ta, Hirvoan, lavar d'ar *Miliner* n'eo ket bet dre zu-mañ pell 'zo o portezat ; koulskoude, du-mañ eo yac'h kalon an dud hag e tebrer bara. Lavar dezhañ dont kentañ ma c'hello, ha degas gantañ e garr, rak meur a sac'had a zo da reiñ dezhañ da valañ. »

Dre ar c'homzoù-se, an aotrou Malledant a ouie e pelec'h en doa kalz labour da ober, kalz tud da gofes.

Un all a lavare :

« Kemenn d'ar *C'higer* ez eus e Kermabrouz, e parrez Koadou [33], loened lart da ziskar a-benn ma teuy gouelioù Pask. Lavar dezhañ degas ivez gantañ *Fañchounn* da glevet ouzh ar gwadegennoù. Un dervezhiad mat a labour o devezo o-daou. Zoken eo gwelloc'h dezho dont d'ar gwener, rak ne gredan ket e c'hellfent echuiñ o fennad labour en un dervezh. »

An dra-mañ a yoa evit lavaret d'an aotrou Jegou ha d'an aotrou Korr e vije, d'ar gwener ha d'ar sadorn war-lerc'h, tud ouzh o gedal e Kermabrouz, hag oa c'hoant e chomjent da lojañ evit kofes e-pad an noz hag oferennañ antronoz vintin.

Un all, melkoniet, a yae, e-kreiz ur vandenn dud a bep bro, da gaout e gamarad hag a c'houlenne outañ :

« Eus a belec'h oc'h-c'hwi, va den mat ?

— Me a zo eus a barrez Tonkedeg.

— Daoust ha ne anavezfec'h ket dre eno ul louzaouer anvet Lukaz ?

— Eo da avat, me hen anavez mat ; zoken a-wechoù ec'h evomp pep a chopinad hon-daou.

— Daoust hag hennezh a ve al louzaouer skiantek en deus kement a vrud ?

— Me 'gred eo hennezh e rank bezañ, rak dre zumañ n'eus ken anv nemet anezhañ.

— Mat, lavarit dezhañ, mar plij, dont da welet va mamm a zo gwall glañv ; va gwreg zoken n'emañ ket kennebeut war he zu.

— Ya, mes e pelec'h emaoc'h o chom evel-se, rak ne ouzon ket hoc'h anaout ?

— Me a zo Fañch ar Bailh, hag a zo o chom e bourk Tregrom, en ti kentañ a-gleiz pa deuer eus a Blouared. »

O klevet ar rimadelloù-se, paotred ar Republik ne raent nemet c'hoarzhin, mes an aotrou Hermit a ouie e pelec'h en doa tud klañv da welet, hag en noz warlerc'h ez ae eus a Donkedeg da Dregrom, e kofesae e dud hag e roe dezho o sakramantoù.

Ur dervezh all, e kreiz ur foar pe ur marc'had, ec'h en em gave daou zen an eil gant egile ha n'o doa ket an aer d'en em anaout tamm ebet, hag unan anezho a skrabe e benn evel un den nec'het.

« Petra 'ta, va den mat », eme egile, « un dra bennak a ziaes a c'hoari ganeoc'h, diouzh ar pezh a welan ?

— Ya da, ha nec'het-bras on zoken.

— Petra 'c'hoari ganeoc'h 'ta ?

— Petra 'c'hoari ganen ? Traoù diaes, sur avat. E parrez Pluzuned em eus ur vereuri eus ar re vravañ, hag enni ur merour eus ar re gentañ, atav arc'hant en e c'hodell da baeañ e C'houel-Mikael [34] pa deu ar poent. Mat, echu e lizher hag e lavar din ne chomo ken em mereuri ma ne ran ket outañ a lizher-feurm [53], rak aon en deus, mar chomfe dilizher, da vezañ taolet er-maez gant e wreg hag e vugale pa soñjo nebeutañ. Kaer am eus lavaret dezhañ bezañ dinec'h, ne ra van ouzh va c'hlevet. Bremañ, emezañ, eo ken trubard an dud, ma ne c'heller fiziout war den.

— Hag an dra-se eo a laka ken du ho penn ?

— Ha c'hwi a ve laouen, ma welfec'h ho merour o vont kuit, hag ho touar o chom da leton ?

— Na perak ne rit-hu ket a lizher pa 'z eo gwir hoc'h eus c'hoant ho-taou da ober ?

— Eno, just, eo emañ ar c'hoari. Penaos ober lizher, pa 'z eo gwir ne ouzomp na skrivañ na lenn hini ac'h-anomp hon-daou ?

— Neuze eo ret klask ur skrivagner.

— Emaon o klask pell a zo, ha ne gavan hini ebet, ha setu perak on nec'het.

— Ne gavit hini ebet ? Mat, e-keñver hor c'hêr-ni ez eus unan hag a ray ho stal deoc'h avat.

— Gouest eo evel-se da ober ul lizher-feurm [35] ? Bremañ, abaoe ma 'z eo aet ar veleien hag an noblañs kuit, eus nebeut a dud desket dre ar vro.

— Ya, ya, bezit dinec'h ; gouiziek-meurbet eo ar skrivagner a gomzan deoc'h anezhañ.

— Mat, bennozh deoc'h, — ne grede ket lavaret : bennozh Doue, dirak ar Republikaned —, lavarit dezhañ diwall na deufe ket dimerc'her d'ar Pennkêr-Bras, e parrez Pluzuned, ha lavarit dezhañ degas gantañ kement a zo ret evit skrivañ. Ha c'hwi, va den mat, deuit amañ ma paein ur banne deoc'h a-raok mont kuit. »

Hag an aotrou Yann, dre ar c'homzoù-mañ, a ouie oa ezhomm anezhañ evit un dra bennak, evit marv pe evit badeziant, e parrez Pluzuned.

Ouzhpenn e Plouared oa tud a galon. War bord ar mor o doa c'hoazh marteze muioc'h a ijin an dud, eget en douar-bras, evit gellout mont da gaout o beleien, da c'houlenn diganto kuzul evit en em dennañ dibec'h eus a-greiz kement all a draoù fall, ha degas nerzh d'o eneoù evit harpañ ouzh fallagriezh an droukspered, dis-lonket gant an ifern da zaoniñ an dud war an douar.

Setu amañ penaos e raent evit klevet an oferenn ha kofes o fec'hedoù.

Deuet eo an noz, teñval eo an amzer ; n'eus den war vale adalek beg Milio betek enezenn Vriad [37], o vont dreist bourk Perroz ha kêr Landreger. Ne glever ket zoken en oabl, a-zioc'h ar penn, kan klemmus ar c'hefeleg-aod, na kaket skiltrus ar vorbig varellet [36]. Ne glever a-bell, dreist an enezier, nemet grozmol ar morbras a groz evit lavaret ez a atav en-dro hag ez eo bepred leun a nerzh. A-vec'h ur steredenn en em zispak ur wech en amzer evit diskouez e pelec'h emañ ti an Aotrou Doue. En un taol-kont, etre unnek eur hag hanternoz, e kleved, e-kreiz ar mor, ur c'hloc'h o seniñ ; dont a rae eus a gostez enezenn Vriad [37], kêr Pempoull pe Landreger, hag e son a yae a-hed an aod. Chom a rae pennadoù, evel da ehanañ, dirak ar Porzh-Gwenn, e parrez Pervenan, dirak an Treou, Trelevern ha dirak al Lenn, e parrez Louaneg. Tremen a rae Perroz, hag ez ae dreist Beg-ar-C'hastell hag ar Sklaerder war-zu Trebeurden, ha n'oun dare da belec'h, en ur seniñ atav ur wech en amzer hag o chom ur pennadig dirak pep kêriad-tiez. Taolioù ar c'hloc'h-se, e kreiz an noz, a yoa evel klemmoù an Anaon da glevet ; klemmoù ar vartoloded beuzet o tont da c'houlenn pedennoù digant o zud.

A-benn ur pennad e kleved dirak bourk ha rad Perroz, a-rez enezenn Rouzig, a-gleiz pe a-zehou, hervez ma c'hwezhe an avel, ur c'hloc'h all pe ar memes hini marteze, ne oufen ket evit her lavaret deoc'h, o seniñ adarre ; mes bremañ ne ra ket er memes tra. Kentoc'h ne sone nemet taol bremañ, taol e-verr, zoken dirak ar c'hêrioù ma chome evel da ehanañ dirazo, ha bremañ e sko stank e daolioù, betek c'hwec'h pe seizh taol diouzhtu, an eil war-lerc'h egile. A-barzh nebeut, eus al lec'h ma sone an taolioù-se, e weled o sevel eus

a-rez ar mor betek tregont pe daou-ugent troatad en aer, ur c'houlaouenn vras, pe evit lavaret gwell, ur voull-dan, hag a lugerne en ur dreiñ hag en ur zistreiñ, a bep tu, a-gleiz hag a-zehou, atav war-zu an douar, evel p'he dije c'hoant da furchañ kement toull-kuzh a yoa er c'herreg a vir ouzh ar mor don da zont war an douar-bras. Ar sklerijenn-se ne bade ket pell ; mont a rae kuit, ha prest goude, ar c'hloc'h a sone adarre, ha neuze ne gleved nemet son ar c'hloc'h e kreiz trouz ar biliennoù a ruilhe hag a ziruilhe diwar an eil roc'h war eben. Goude-se e weled adarre o sevel en aer hag o tiskenn ker buan, ar c'houlaouenn vras ; ha pa veze aet [38] ar sklerijenn kuit, ar c'hloc'h a sone adarre. Teir pe beder gwech e c'hoarveze an dra-se, sklerijenn ar c'houlaouenn ha son ar c'hloc'h, pep hini d'e dro. A-benn un eur, pe war-dro, ar c'hloc'h a yae da vut hag ar sklerijenn da netra.

Neuze e weled o tispakañ a bep kogn a yoa en aod, hag o tistagañ diouzh an douar-bras, bagoù karget a wazed, a verc'hed hag a vugale zoken. — C'hoant deskiñ abred ar vugale da garet Doue o doa hon tudoù-kozh. — Mont a raent da glevet an oferenn a lavare evito, e kreiz ar mor, pa n'oa ket evit hen ober war an douar-bras, ur beleg kalonek chomet en o zouez evit silvidigezh o eneoù. Dont a rae bagoù a bep korn ar vro, adalek stêr Landreger betek beg Trebeurden. Dont a rae dreist-holl eus a Bloumanac'h, rak e Ploumanac'h ec'h en em denne kristenien vat an douar-bras n'oant ket evit kemeret bag e Pont-Gwenned. Neuze ivez, Ploumanac'hiz n'oant ket evel bremañ. N'eo ket o zudoù-kozh o deus diskouezet d'ar re zo bremañ an hent fall. O ! nann, pell diouzh eno. Ploumanac'hiz kozh a ouie selaou o beleien, heuliañ lezenn Doue ha bezañ tud vat, leal hag eeun. Ar re zo bremañ, siwazh ! o deus cheñchet giz. — Ouzhpenn, e Ploumanac'h eo

c'hoarvezet an trubarderezh-mañ. — Bremañ e kavont gwell selaou kuzulioù fall ul lastez aotrou, deuet eus n'oun dare a belec'h, n'eo mat da netra en e vro, hag a ya dembrest kuit diouto, goude bezañ graet goap anezho, eget o beleien a chom atav ganto, a gemer perzh en o foanioù, a chom da bediñ Doue e-harz treid o gwele ken n'o devezo tennet o huanad diwezhañ, goude bezañ roet dezho ar pardon eus o fec'hedoù ha digoret dezho baradoz an Aotrou Doue. Ra blijo gant Doue sklerijennañ o spered — hag hini an dud all faziet, — naetaat o c'halon hag o lakaat da zistreiñ war ar roudenn vat o deus dilezet !

Tud Perroz n'oant ket evit dont war-eeun eus ar gêr, rak ul lastez soudarded, anvet *garde-kot,* leun a feiz fall, a fallagriezh hag a drubarderezh, deuet di, war o meno, evit difenn ar vro a-enep ar Saozon, ha ne raent nemet laerezh hag en em vezviñ, o divije buan o diskuilhet hag o c'haset d'ar marv. War an deiz, tud Perroz a rae van da vont da besketa pe da vezhina, hag atav, evit kaout tro da lezer o bagoù pe e Tre-Traou, pe e Tre-Trignel, ec'h en em gavent a-enep ar mare pa deuent en-dro. Diouzh an noz, e-pad ma veze ar *garde-koted* oc'h evañ banneoù, pe astennet en tu pe du oc'h uzañ ar banneoù o deveze evet, ez aent sioul eus o ziez evit mont, pep hini gant e dud, da gaout e vag. Sevel a raent enni, ha mont a raent er memes amzer gant Ploumanac'hiz hag ar re all, war-zu enezenn Rouzig, d'al lec'h ma oa gwelet ar sklerijenn.

Eno e kavent ur vag *pontet,* brasoc'h kalz eget o hini. War-zu ar vag vras-se e teue bagoù eus a gement porzh-mor bihan a yoa en aod. Taoler a raent o eor en-dro dezhi, evit chom en he c'hichen ; ar re vihanañ en em stage outi. War *bont* ar vag vras ez eus savet, gant lien-gouel, evel pa lavarfen deoc'h, un tiig bihan. E-kreiz ez eus un daol goloet gant lien gwenn-kann, hag e pep

penn ur c'houlaouenn goar war *elum*. Kerkent e weler ur beleg o wiskañ e zilhad oferennañ... An holl a sav o daoulagad... Vad a ra da galon an holl gwelet ur wech c'hoazh unan eus o beleien, marteze eo evit ar wech diwezhañ. Siwazh ! den n'her goar, rak an amzer a zo diasur. Ur martolod kozh, duet e zremm gant heol ar broioù tomm, a zo en e gichen. Ar beleg a ra sin ar groaz evit komañs an oferenn ; ar martolod kozh a son e gloc'h bihan ; an holl a zo daoulinet en o bagoù, dizolo o fenn, tro ouzh ar vag vras. Kerkent ha ma lavar ar beleg ar c'homzoù kentañ-mañ eus an oferenn : *Introibo ad altare Dei,* kant ha kant mouezh all a sav dudius ha kalonek war-zu an neñv en ur ganañ kantik an oferenn a ganed er mareoù-se :

Ofromp da Zoue ar sakrifis,
Ne zo netra a ger kaer priz
Eget Jezuz krusifiet
En oferenn reprezantet.

Ar bagoù a horjelle hag a vrañskelle, a save hag a ziskenne, pep hini d'he zro, gant ar gwagennoù. Lod a rae van da vont d'ar goueled, lod all a bigne war gern ar c'hoummoù-mor ; a-wechoù, div vag, harp-ouzh-harp, n'en em welent ket zoken, ha koulskoude, ar c'han hag an diskan a yae a-unan pep hini d'e boent, rak a-galon e kane an holl, ha ker brav ez aent evel pa vijent bet o kanañ en iliz Sant-Jakez, e Perroz. Digorit ho kalon ker bras ha ma kerfot, savit ho spered uhelañ ma c'hellfot, ha lavarit din ha c'hwi hoc'h eus klevet ur c'han ken dudius, gwelet un dra ker burzhudus ?

D'ar gorreoù, pa sav ar beleg en aer, evit o reiñ da adoriñ d'ar bobl, korf ha gwad hor Salver Jezuz-Krist,

an holl a stou hag a bleg o fenn, daoulinet, strinket d'an douar war blanken o bag, doujañs ha karantez Doue en o c'halon... Daoulinet int etre ar mor-bras a ya hag a deu a-zindan o zreid ha toenn goumoulek an neñv a guzh anezho ouzh daoulagad ar sitoianed...

Ur gomz dievezh hepken a vije bet a-walc'h evit lakaat martoloded ar Republik, pe ar c'hozh *garde-koted,* da zont da enezenn Rouzig, da lammat war ar gristenien vat ha d'o strinkañ e goueled ar mor. Ne vije ket bet diaes, rak ne oa den war evezh.

Nann, tud kozh bro Perroz n'oant ket tud aonik : feiz don a yoa en o c'halon, ha fiziout a raent e Doue hollc'halloudek. Ra deuy o bugale hag o bugale-vihan da vale war o roudoù !

Echu an oferenn ; mes a-raok mont an eil diouzh egile, a-raok en em zispartiañ, an dud kalonek a gan c'hoazh ar c'hantik-mañ evit trugarekaat Doue eus e vadelezhoù en o c'heñver :

Meulomp Doue bep eur,
Eñ a ra hon holl boneur.

Meulit-eñ, Aelez santel,
Meulit e vajestez ;
Rentit d'e vadelezh
Mil meuleudi eternel.

Meulomp Doue bep eur,
Eñ a ra hon holl boneur.

A-barzh an deiz, pep hini a zo distro d'e gêr ; n'eus nemet ar beleg paour ne oar da belec'h mont, rak n'en deus kêr ebet. En ur ziskenn eus e vag e ranko klevet e pe du emañ ar c'hlask dezhañ evit gellout mont en tu all, e-lec'h ma ne vezo ket klasket. N'eus forzh,

n'eo ket kalz nec'het gant kement-se, rak ar pezh a rank da ober hirio a ranke da ober dec'h :

Ur beleg katolik a zo un evn gwenn [39] ervat ;
Hirio 'mañ el lanneg, warc'hoazh e vo er c'hoad ;
Disul en un neizh pig, dilun en un neizh bran,
Hag e-lec'h ma tebr lein ne zebr nep tro e goan.

# PEMPET PENNAD

## **Loull ar Bouc'h, person** intru **Plouared**

Distroomp da Loull ar Bouc'h hon eus lezet da ober e reuz e kostez Plouared. Diaes eo kontañ pet den en deus kaset d'ar prizon ha zoken d'ar marv, hep komz eus ar re a heskine bemdez e pep giz, krisañ ma c'helle. Mes ur muzul [40] a zo da bep tra. Skuizhañ a reas gantañ, a-barzh ar fin, ar gatoliked vat hag ar Chouanted. Evelato, a-raok mont da vat dezhañ, a-raok terriñ outañ e benn, e kuzuilhjont anezhañ dre ar son a zo amañ war-lerc'h evit lavaret dezhañ diwall, evit lavaret dezhañ pegen trubard oa bet e-keñver e Zoue, peger kriz e-keñver e nesañ, hag evit hen aliañ da zistreiñ war an hent mat. Bemdez ha bemnoz, bro Plouared a dregerne gant ar son-se, ha dre ma 'z ae Loull ar Bouc'h ne gleve nemeti. Gwazed ha merc'hed, kozh ha yaouank, holl he c'hanent. Ton ar son eo ton gwerz Lokrist-an-Izelvet, chapel eus a barrez Gwinevez-Lokrist, en eskopti Leon.

Soñjit, Loull ar Bouc'h, mar gellet,
En droug a rit e Plouared :
Saotriñ an holl Sakramantoù
Ha glac'hariñ an eneoù.

Ouzhpenn m'hoc'h eus kalz diskuliet
Darn anezho 'zo bet tizhet
Dre ar bac'h, ha dre an armoù
Pa ne gredent d'ho kentelioù.

Madoù darn hoc'h eus kemeret,
Hep koustiañs na lealded ;
Ne 'z eus maen en ho ti
Ne ra dec'h[41] bemdez kri war gri.

Harluet hoc'h eus, ma mignon,
Ar veleien hag ar person,
Dre wir, a barrez Plouared
Ar bobl-se a zo o deñved.

Ne c'hellit gouzañv beleien
A zo katolik ha romen,
Pa na deuont da gaout mat
Ho le hag ho fazi, timat.

Hoc'h eskob hoc'h eus dilezet
A zo gant ar Pab bet savet,
Nemet *intru* n'hellfec'h bezañ
Pa n'emaoc'h ket laket gantañ.

Ar Pab hoc'h eus ivez nac'het
Pa hoc'h eus hen dilezet
'Barzh an traoù a relijion
'Vit heuilh ' lezenn an *Nasion.*

Leret[42] pedennoù, mar keret[43],
'Vit ar pab n'o anzavo ket ;
Doue a damall penn-da-benn
Ho pedennoù hag ho lezenn.

Ur beleg er-maez an Iliz,
Evel ma oc'h, n'eo ket iskis,
E kouezhfe en deñvalijenn
Pa bella diouzh ar sklerijenn.

Pa n'hoc'h eus na gwir na doare
Da wellaat kleñved an ene,
Tavit da goll an eneoù
Tavit hoc'h holl saotrerezhoù.

Un toullad tud hoc'h eus dallet,
Hag o zouellañ a rit bepred ;
Komzoù Doue a aloubet
'Vel ma ra ar fals Profeded.

C'hwi 'dlefe goulenn trugarez
Ouzh an dud hoc'h eus, hep truez
Er-maez an Iliz diheñchet,
'Vel ma ra ar bleiz d'an deñved.

C'hwi a nevesa ar gloazioù
A Jezuz-Krist dre ho fazioù,
Kel lies ma sakramantet,
Ha ma rit karg beleg ebet.

Krenit gant aon, va mignon,
Eus ar galeter a galon ;
Hag ho pet spont, evel Judaz,
Ne gouezhfec'h en un diskred bras.

Kaer 'zo ober, ret 'vo mervel
Pa garo Doue hor gervel ;
Pebezh anken war ho maro,
Pa welfot sklaer hoc'h holl gwallo !

Doue hoc'h eus krenn dilezet,
Ha c'hoazh Doue n'ho tilez ket ;
Seul vui eo bras e vadelezh,
Seul vras eo ho fallagriezh.

Poent eo deoc'h selaou mouezh Doue,
Kaout truez ouzh hoc'h ene ;
Hoc'h ael-mat ne dav d'ho kelenn,
Da gemer hent ar binijenn.

Hogen da gentañ e ve ret
Dilezel iliz Plouared ;
Goude dislavaret ho le,
Hag ouzh an holl goull trugarez.

Ret eo anaout, va mignon,
Aogustin hoc'h eskob gwirion,
Aogustin * eskob a Dreger
Bremañ koulz ha pa oa er gêr.

Hennezh eo ho mestr hag ho tad,
Hennezh ho kelenno ervat ;
Neuze e leverfot gant joa
Jakob intru ** n'oc'h din netra.

Ar pab a Rom ho kemero
Dre Aogustin ho kwir aotro ;
Setu aze an hent hepken
Dec'h da zeraou ho pinijenn.

(*) Aogustin oa an Aotrou Le Mintier, eskob Treger, en doa ranket kemeret an tec'h, ha mont da Vro-Saoz.
(**) Jakob oa anv an eskob anvet e Sant-Brieg gant tud ar c'houarnamant diroll.

Galvit ar c'hras, hag ho po-hi
Jezuz-Krist ne zinac'h hini,
Pa vez trugarez goulennet
Gant ur galon gwir glac'haret.

Doue a vo 'vel-se meulet
O kaout an dañvad dianket ;
An Iliz a zegemero
Ho pinijenn hag ho taelo *.

Kaer e voe kanañ e son da Loull ar Bouc'h, Loull ne reas van ebet. N'oa ket evit bezañ krisoc'h eget n'oa bet betek neuze, rak anez me 'gred e vije bet.

O welet e rae ar skouarn vouzar, pe marteze, evit lavaret gwell, o welet e rae goap eus ar c'henteliou a ganed dezhañ, Andrev ar Pontou, an hini a yoa e penn ar Chouanted er c'horn-se eus ar vro, a gemennas d'e holl dud en em gaout, un nozvezh, e koad Tonkedeg, e tu ar sav-heol, el lec'h ma 'z eus ur vengleuz hag a ya don a-zindan an douar. Eno e komzas evel-hen ouzh e dud :

« Gwazed, holl hor beus kuitaet hon tud hag hor bro evit difenn e pep lec'h gwiriou Doue ha gwiriou ar roue a-enep an dud disakret, n'eus forzh a belec'h int, n'eus forzh da belec'h o deus c'hoant da vont. Harluet gant kement den fall a zo er vro, n'hor beus da reiñ degemer ha bara deomp nemet an dud vat, an dud a gar Doue hag ar roue, tud hag an disterañ diskuilh pe flatrerezh a zo a-walc'h evit lakaat ar Republikaned da varn d'ar marv. An dud vat ha karantezus-se a en em laka ivez 'ta e riskl eus o buhez en ur astenn deomp o dorn. Daoust ha ni, e koustiañs, dirak Doue, ha

(*) Ar Feiz hag ar Vro !

n'eo ket ret deomp difenn an dud vat-se a-enep pep droug, a-enep pep den, hag e rankfemp evit se en em lakaat war var da goll hon-unan hor buhez ! Lavarit din.

— Eo, mestr, mat a livirit ; ha pep hini ac'hanomp ne c'houlenn ket a well eget c'hoari un taol ouzh an dud fall, evit difenn ar re a zo a-du ganeomp. Roit deomp o anv, livirit ur ger, ha ni a zo war-eeun en hent ; hag a-barzh warc'hoazh vintin, ma n'emaint ket re hir ac'halen, o devezo rentet da Zoue kont eus o gwalloberoù.

— N'eomp ket re vuan, ha ne varnomp ket re a dud en un taol. Pa hor bezo skoet unan, marteze ar re all a gemero aon hag hor lezo e peoc'h. Mes, evit ober se, eo ret deomp skeiñ war ar gwashañ, war an hini a ra muiañ droug da dud vat ar vro, n'eus forzh piv eo na pegen uhel e ve e garg. — Piv a gav deoc'h eo an hini en deus graet ar muiañ droug d'ar gristenien vat en tu-mañ eus ar vro ?

— Piv ? » eme an holl a-unan. « Piv ? N'eo ket diaes gouzout : Loull ar Bouc'h 'ta, person *intru* Plouared. Hennezh ne ehan na noz na deiz da harluiñ ac'hanomp, ni ha kement a zo a-du ganeomp. Pet n'en deus ket dija kaset d'ar prizon ha d'ar marv ? Kounnaret eo war-lerc'h an dud a gar c'hoazh o Doue, evel pa ve tan an ifern o virviñ en e galon.

— Me 'gav din e komzit mat ; hag, en ur gomz deoc'h evel m'her graen, va menoz a yoa ivez war Loull ar Bouc'h. Ne gav ket din e ve gwashoc'h er vro.

— Nann, nann ; n'eus ket dre ar vro krisoc'h eget Loull ar Bouc'h, person *intru* Plouared. D'ar marv, Loull ar Bouc'h, ma c'hello tud ar vro kousket dinec'h en o gwele !

— Neuze 'ta, dirak Doue, ho torn war ho koustiañs,

e kav deoc'h eo ret deomp lakaat Loull ar Bouc'h d'ar marv ?

— Ya, ya, tremen mall eo ; ha pell a zo emaomp o c'houlenn an eil digant egile perak ne deue ket deomp, a-berzh hor mestr, an urzh da gas ur voled plom pe ziv da bounneraat penn Loull ar Bouc'h.

— Neuze 'ta e kav deoc'h eo dibec'h deomp lakaat Loull ar Bouc'h d'ar marv ?

— Ya, ya, rak ma n'her lakeomp ket d'ar marv, eñ hor lakaio-ni, ni hag hon tud, rak n'eus ket da gontañ war wellaat ennañ ; alies a-walc'h eo bet kenteliet, ha gwelloc'h eo bezañ kiger eget bezañ leue.

— Mat, neuze, Loull ar Bouc'h a zo barnet d'ar marv. Me 'gred eo a-walc'h seizh ac'hanomp evit ober an taol-se, rak n'eus ket bremañ a soudarded e Plouared, na den er vro hag a virfe ouzhomp da ober hon taol, rak re aonik eo ar re a zo a-du gant ar person *intru.* Mont a reomp da dennañ d'ar sord, hag ar seizh numero izelañ a vezo barnet, a-berzh an holl, da vont warc'hoazh da noz da gas Loull ar Bouc'h d'ar bed all da lavaret d'an Aotrou Doue an droug en deus graet war an douar. »

Tennet e voe, hag, en noz war-lerc'h, ar seizh a yoa degouezhet ganto a en em gave e bourk Plouared etre unnek eur hag hanternoz.

Evit kaout aesoc'h ha didrousoc'h digor e ti Loull ar Bouc'h, ec'h ejont da glask e sakrist evit mont ganto da skeiñ war an nor ha da c'hervel ar person. N'eo ket o divije aon, mes n'o doa ket a c'hoant da spontañ, dre an trouz, tud Plouared a veze alies a-walc'h dihunet, e-kreiz o c'housk, gant youc'herezh kanfarded ar person *intru* pa deuent eus o zroioù-noz, paket ganto ur beleg pe un den mat all bennak.

Anaout mat a raent ar vro ha gouzout a raent e pelec'h edo ar sakrist o chom. Skeiñ a rejont war an

nor ha, ker buan, ar sakrist, en ur dennañ e benn er-maez eus e wele, a c'houlennas :

« Piv a zo aze o c'houlenn digor ?

— Tud hag o deus ezhomm bras da gomz ur gerig ouzhoc'h, ha diouzhtu zoken, rak n'hellont ket dale.

— Me a sav raktal », eme ar sakrist, « gedet ur pennadig bihan. »

Kerkent e voe klevet stalaf ar gwele o tigeriñ en ur strakal hag ar sakrist oc'h ober ul lamm plom war ar bank.

E-pad m'edo o voutonañ e vragez buanañ ma c'helle, e krie :

« Kemerit hoc'h amzer ur pennadig bihan, me a ya da zigeriñ an nor deoc'h diouzhtu. »

Soñjal a rae dezhañ, an den digalon, oa deuet tud, ken digalon hag eñ, d'her c'hlask evit mont ganto da ziskleriañ da Loull ar Bouc'h e pelec'h oa ur beleg bennak kuzhet, hag er c'hiz-se da gaout e lod er pezh a vije gellet da gemeret ha da laerezh.

P'en doe digoret an nor, ar sakrist a chomas sebezet o klevet trouz ar fuzuilhoù hag ar c'hlezeier a heje [44] hag a stoke ouzh divesker ar soudarded. Ne voe ket lezet pell e bec'h ; mestr ar Chouanted, a vouezh rok, a lavaras dezhañ :

« Sakrist, hast buan, elum gouloù, ma kaozeimp un tammig. »

Ar sakrist a chome evel sonnet ; e vugale, dre gwerzhidi dor o gweleoù, a selle gant spont ouzh ar Chouanted a lugerne o armoù gant an tamm sklerijenn a deue dre ar prenestr.

« Ac'hanta, marv out ? » eme ar chouant, en ur gregiñ gant e zorn kleiz en e choug, hag en ur dennañ e gleze gant e zorn dehou. « Eo, eo, mont a ran da elumiñ ar gouloù ; na rit droug ebet din, me a zo un den mat, am eus gwreg ha bugale. »

Kerkent ha ma voe elumet ar gouloù, penn ur vaouez a deuas er-maez eus ar gwele en ur grial war ar sakrist :

« Ac'hanta, lonker, sac'h ar gwin, n'am boa-me ket lavaret dit e raes fall, e taones da ene o tarempred Loull ar Bouc'h hag e ganfarded ? N'am boa-me ket lavaret dit e teuje Doue, abred pe ziwezhat, da skuizhañ ganez, hag e rankjes, un dervezh bennak, rentañ kont eus da vuhez diroll ? Mes ne selaoues ket ac'hanon ; gwell e kaves mont gant Loull ar Bouc'h hag e dud disakret, rak ar re-se a roe banneoù, neketa ? Ha te, ne c'houlennez ket a well eget bezañ atav o klukañ banneoù. Petra 'rin-me war da lerc'h gant va fevar minorig ? »

Goude an tamm sarmon-se d'he gwaz, e tistroas ouzh ar Chouanted :

« C'hwi a zo tud vat, her gouzout a ran, rak c'hwi a zo o tifenn gwirioù Doue hag oc'h ober brezel d'an dud fall. O ! en anv Doue, espernit va fried ! N'eo ket ker fall ha ma c'hellfe soñjal deoc'h. E vanneig a gav mat, ha setu perak eo troet e kostez Loull ar Bouc'h a ro dezhañ da evañ kement ha ma kar, rak ar banneoù-se ne goustont netra ; ha, pa ne vez ken, ez eer da gerc'hat d'al lec'h ma 'z eus. Mes pa vez diwar an dour, n'eus ket gwelloc'h kristen egetañ, rak neuze e lavar e bedennoù ganen-me ha gant va bugale, evel ma oa ar c'hiz da ober a-raok ma oa deuet ar person *intru* da ober kement a freuz dre ar vro. Gwelit va bugaligoù o sellet ouzhoc'h eus o gwele, aon o deus na 'z afe o zad ganeoc'h. O ! en anv Doue ar gristenien, na dit ket da ober pevar minorig anezho.

— Bezet dinec'h, gwreg », eme ar chouant. « Ni a oar piv eo ar pennkaoz eus a gement droug a en em gav dre ar vro gant an dud vat ; gouzout a reomp eo Loull ar Bouc'h eo.

— Ya, ya », eme ar wreg paour oc'h esa disammañ he fried ; « hennezh eo ar pennkaoz eus an holl fallagriezh a c'hoarvez e Plouared.

— Abalamour da se ivez eo ar pezh fall-se hepken eo hor beus c'hoant da gas er-maez eus hor bro. Poent eo dezhañ mont da rentañ e gont da Zoue ; barr eo ar muzul eus e bec'hedoù... skuilhañ a ra... »

« Deuet omp d'ho ti da gerc'hat ho pried da vont ganeomp da gêr Loull ar Bouc'h ; n'en devezo netra da ober nemet her gervel ; Loull a anavez mouezh e sakrist hag a zigoro dezhañ an nor. Ne c'houlennomp nemet an dra-se outañ ; ni a raio hon dever goude-se. Na dit ket da grediñ evelato hor befe-ni aon ; nann, mes n'hon eus ket a c'hoant da spontañ tud Plouared en ur reiñ e gont d'ar person *intru.*

— O ! me 'ouie ervat », eme ar wreg, « oac'h kristenien vat ha n'ho pije ket graet un intañvez ac'hanon, gant pevar minor war va divrec'h. Bennozh Doue deoc'h, ha skoit start war Loull ar Bouc'h evit na saotro ken na Plouared na lec'h all ebet. »

Hag, en ur zistreiñ ouzh he gwaz a chome evel sebezet e-kreiz an ti :

« Ac'hanta, aze e chomi bremañ ? Gwelet a rez peger mat ha peger karantezus eo an dud-mañ en da geñver. Alo, bale alese ganto ha diwall na rafes ket mat da gefridi.

— Ya, poent eo deomp mont », eme ar Chouanted, « rak an noz a ya a-raok, ha c'hoant hon eus e ve graet an taol a-barzh ma teuy an deiz. »

Ar sakrist a yae eus e di, goular an tamm anezhañ : ne dae ket a galon vat war-zu ti Loull ar Bouc'h. P'edo o vont er-maez eus a borzh e gêr, e lavaras d'ar Chouanted :

« Deomp dre amañ, mar kirit, ha ne vezimp gwelet gant den. Me, evit mont da di ar person nevez, am

eus graet ur wenodenn dre an daou bark a zo amañ, rak lavaret a rae din n'oa ket ar boan diskouez da zen e veze ken alies kuzul etre me hag eñ. »

Perak e komze ar sakrist er c'hiz-se, ne oufen ket evit her lavaret. Me 'gav din e komze evel-se abalamour ma ne ouie ket kalz petra a rae. Da vihanañ, ober a reas vad d'ar Chouanted, rak berroc'h oa dre eno eget dre an hent, hag en ur vont dre eno ne zihunent den ebet pa 'z eo gwir ne daent e-biou ti ebet, hag, en ur ziskenn diwar gleuz an eil park, n'o doa da dreuziñ nemet an hent bras evit bezañ war-eeun dirak ti Loull ar Bouc'h.

A-raok diskenn en hent bras, mestr ar Chouanted a lakeas e zorn war skoaz ar sakrist hag a lavaras dezhañ :

« Bremañ n'ec'h eus nemet un dra da ober, skeiñ war an nor ha lavaret da Loull ar Bouc'h reiñ digor deomp.

— Ya, mes Loull ar Bouc'h ne zigoro ket e zor evit kaozioù. Ret e vezo din lavaret oc'h deuet da zegas dezhañ ur beleg tizhet ganeoc'h en un ti bennak e-lec'h m'hen dalc'hed e kuzh ; neuze marteze e tigoro, ha c'hoazh ne ouzon dare, rak aonik eo an tamm anezhañ, ha morailhet-mat e vez an dorioù war e gein e-pad an noz.

— N'eus forzh ; ne fell ket deomp e lavarfes gevier, rak ar gaou a zisplij da Zoue ; ha gevier bras e ve lavaret dezhañ emaomp-ni oc'h harluiñ beleien, ni hag a zo ouzh o difenn.

— Mat, lavaret dezhañ oc'h deuet d'her c'hlask da vont da welet tud klañv, ne dal ket ar boan da vihanañ kennebeut, rak gwelloc'h e kav lezer dek den klañv da vervel en o fec'hed eget sevel, ur wech hepken, en noz, eus e wele, da gas dezho o *sakramantoù.*

— Alo ! alo ! ar berrañ eo ober evel-hen : te a

skoio war an nor, evel ma ’z out boas d’hen ober, hag a lavaro dezhañ ez eus ganez tud hag o deus c’hoant da lavaret ur ger outañ.

— Ne gredan ket e tigorfe, evit klevet kement-se, gwell e kavan her lavaret deoc’h a-raok, gant aon ne deufec’h goude se da gaout abeg ennon, ma ne zigor ket.

— Ma ne zigor ket, ni a zivarc’ho an nor, hag a lammo en un taol en ti. Diskennomp en hent ha deomp war-eeun da gaout an nor. »

En em gavet e-tal an nor, ar sakrist a skoas warni tri daol sec’h gant kil e zorn ; ar Chouanted a chome hep tennañ o alan da selaou ; netra ne fiñve en ti.

Ar sakrist a skoas tri daol all er memes tra, nemet oant startoc’h ; hag atav Loull ar Bouc’h a chome sioul en e wele.

« E feson », eme ur chouant goustadik, « eo kousket-c’hwek.

— Na rit van ebet c’hoazh », eme ar sakrist, « ken n’am bezo skoet an navet taol. Ni a zo en em glevet er c’hiz-se gant aon rak an dud trubard. Ken n’am bezo skoet an navet taol ha lavaret ur gomz, Loull ar Bouc’h ne lakaio ket e fri er prenestr.

— Ma laka e fri er prenestr », eme unan eus ar Chouanted, « va zenn fuzuilh-me her lakaio d’hen tennañ gantañ, war e giz, buanoc’h eget n’en devezo c’hoant, ha ne gredan ket en defe a-c’houdevezh ezhomm da dennañ ar mec’hi anezhañ ken. »

Ar Chouanted a vousc’hoarzhas goustadik o klevet o c’hamarad oc’h ober brabañserezh.

Ar sakrist a skoas e dri daol diwezhañ, hag, ur pennadig goude, o sevel e benn war-zu ar gambr kreiz, e krias :

« Aotrou person, den a zoujañs Doue hag a urzh

vat, digorit dor ho ti d'ho sakrist en deus ezhomm da gomz ouzhoc'h ! »

Den na fiñv, ha ne glever trouz ebet dre an ti.

Ar sakrist a sav e vouezh evit an eil gwech :

« Klevet a rit ac'hanon, Aotrou person ? N'ho pezet aon ebet, me eo ho sakrist, ha me a c'halv ac'hanoc'h ! »

Kaer en doa ar sakrist skeiñ war an nor ha gervel, den ne responte anezhañ. Aonik evel an dud a zo sammet o c'houstiañs a viltañsoù hag a dorfedoù, Loull ar Bouc'h a yoa prennet-mat an dorioù en-dro dezhañ, ha c'hoazh ne gouske nemet ul lagad digor. Klevet mat a rae e sakrist, mes kaout a rae dezhañ e krene e vouezh ouzh her gervel. Hag, evit gwir, ar sakrist n'oa ket deuet c'hoazh mat a-walc'h ennañ e-unan hag a chome e c'her e dor toull e c'houzoug. Ar Chouanted n'o doa ket taolet a evezh ouzh an dra-se, mes Loull ar Bouc'h ne voe ket pell oc'h anaout oa un dra bennak a nevez, ha ne dae ket an traoù evel kustum. Sevel a reas sioulik eus e wele, en e roched, diarc'hen, diskabell ; dont a reas da gaout ar prenestr, hag, en ur astenn e c'houzoug a-rez, a-hed ar voger, evit miret da vezañ gwelet, e reas ur sell en hent. Gant un taol-lagad, daoust d'an noz, e welas o lugerniñ, e-kreiz an deñvalijenn, fuzuilhoù ha baionetezoù ar Chouanted. Spontet, kollet e benn, Loull ar Bouc'h a zic'haloup eus e gambr d'an traoñ. Div zor a zo war an ti, unan a bep tu, mes n'emañ ket an alc'houez gantañ, en e gambr eo chomet. War ar gegin eus ur prenestr hag a sko war ar porzh a-ziadreñv, Loull hen digor buanañ ma c'hell, lammat a ra er-maez eus e di, mont a ra war-eeun, ha d'ar red, d'en em guzhat en ur c'hraou-moc'h, a zo er porzh dirak an ti, e-lec'h ma 'z oa tri borc'hell o lardañ.

Loull ar Bouc'h ne voe ket pell evit sevel eus e wele hag evit en em guzhat gant ar moc'h e-touez

o zeil. Ar Chouanted a yoa atav e-tal an nor war-c'hed eus a un dra bennak. Skuizhañ a rejont evelato a-benn ur pennad, hag o mestr a bakas krog start er sakrist en ur lavaret dezhañ :

« Pehini eus ar re-mañ eo prenestr kambr Loull ar Bouc'h ?

— Ar prenestr kreiz eo ; er gambr-se e vez bep noz o lojañ, ha, nemet aet e ve kuit, aze emañ adarre en noz-mañ.

— Gwazed », eme ar mestr d'e dud, « tan dre ar prenestr er gambr-se ! »

Ker buan, seizh tenn fuzuilh a voe klevet o tregerniñ dre vourk Plouared, ha seizh tenn all dembrest goude ; hag an heklev, a-hed ar ganienn, a gase an trouz, e-kreiz sioulder an noz, d'ar C'hozhvarc'had ha d'ar c'hêriadoù all a-dro-war-dro. Ar gwer war ar prenestr a yoa torret, ar barrennoù koad ennañ a yoa frigaset ; pep a c'hwec'h tenn a laoskas en ti ar Chouanted o klask tizhout Loull ar Bouc'h en e gambr, pa n'oant ket evit hen degas er-maez.

Hag ar merk eus an tennoù-se a zo c'hoazh e treust ar gambr kreiz, ma n'eo ket bet, n'eus ket pell, nevezet an ti m'edo ar person *intru* o chom ennañ.

Neuze, ar mestr a lavaras d'e dud :

« A-walc'h hon eus tennet evel-se ; divarc'homp bremañ an nor, ha deomp en ti da welet ha ni a gavo ar person *intru*, bev pe varv. »

Ne voe ket pell an nor evit bezañ divarc'het. Ar seizh chouant a lammas en ti, baionetez o fuzuilh a-raok evit toullgofañ an hini en dije esaet enebiñ. An avel, en ur zont en ti dre an nor digoret gant ar Chouanted, a serras ar prenestr ma oa aet Loull ar Bouc'h drezañ [46] er porzh. An trouz a raed a viras da glevet an daou stalaf o vont a-daol, o-daou, an eil da gaout egile, hag er c'hiz-se, pa voe elumet gouloù, e voe

kavet serret an nor hag ar prenestroù a du ar porzh a-ziadre, ha dre-se e tlee Loull ar Bouc'h bezañ en e di mar doa bet, en noz-se, o lojañ en e gêr.

« Bremañ, gwazed », eme ar mestr, « daou ac'hanoc'h a chomo amañ d'an traoñ ; n'eus forzh petra 'ziskenno, loen pe zen, rak tud an ti-mañ a c'hell en em wiskañ e meur a c'hiz, loen pe zen, daou denn dezhañ raktal ma ne chom ket a-sav, ker buan ha m'ho pezo lavaret dezhañ ; ha diwallit ne sentfec'h ket ouzh va urzh. Ni hor-pemp hag ar sakrist a ya da ober ar furch dre an ti. »

Furchañ a rejont, evit gwir, an eil kambr hag eben, ar c'halatrez kerkoulz hag ar c'hav, an armelioù kerkoulz hag ar gweleoù, mes ne gavjont den. Ar sakrist e-unan a chome sebezet, rak Loull ar Bouc'h ne garie ket galoupat en noz, na mont da lojañ da lec'h all. Kaer a voe ivez 'ta klask, ne voe kavet person *intru* ebet, ha ret e voe chom heptañ pa n'her c'haved ket.

Lavaret deoc'h peger glac'haret voe ar Chouanted da vezañ aet e-biou d'o zaol, n'eo ket aes. Kounnariñ a raent... Hag ouzhpenn-se, petra 'lavaro Andrev ar Pontou o klevet o devezo graet un dro-wenn, p'edo an holl war-c'hed eus a varv Loull ar Bouc'h ? En em chalañ a raent an eil hag egile en ur skrabat o fenn ; ne ouient petra da ober pa lavaras unan anezho, evit disammañ, me 'gred, kalon e gamaraded :

« Hon dever hon eus graet ; klasket hon eus Loull ar Bouc'h, deuet omp d'e di, ennañ emaomp : piv ivez 'ta, goude-se, a glemmo ac'hanomp ? Piv a lavaro hon eus bet aon rak Republikaned ? Me 'gav din, e-lec'h chom amañ evel seizh peul koad da sellet an eil ouzh egile, e rafemp gwell, a-raok mont kuit, ober pep a goan vat diwar-goust ar person *intru*. En ur furchañ an ti, me am eus kavet kig ha bara, hag er c'hav em eus gwelet gwin muioc'h eget na c'hellimp da evañ ha

da gas ganeomp da goad Tonkedeg da rannañ gant hor c'hamaraded.

— Ya, ya », eme ar sakrist, « gwell eo deoc'h ober se ; me a servijo ac'hanoc'h hag a roio deoc'h ar pezh a zo a wellañ en ti, rak me a oar e pelec'h e lakae an aotrou person e win mat. »

Ha lagad ar sakrist a verve en e benn, rak gouzout a rae en divije e lod da evañ eus ar gwin.

« Mat, koulz eo deomp 'ta neuze debriñ pep a damm hag evañ pep a vanne », eme ar mestr. « Alo ! tan, ha tan bras en oaled ma vezo poazhet ar c'hig. Te, sakrist, kae d'ar c'hav, ha, pa ouzout an doare, degas deomp ar pezh a zo a wellañ. »

Kerkent, pep hini a ya da ober ar pezh a zo gourc'hemennet dezhañ ; unan a yoa o purañ ar podoù, un all o sec'hañ ar pladoù, un all o riñsañ an oaled ; un all a yeas da gerc'hat koad d'ar bern keuneud a yoa en tu all d'ar porzh a-ziadre, e-kichen ar c'hraou-moc'h ; ar sakrist, skañv e c'har, a yae d'ar c'hav, hag a deue gantañ, bep tro, ur vriad boutailhadoù gwin kozh. Koan ne zaleas ket da vezañ darev. Debret e voe didrouz a-walc'h, rak ar Chouanted n'oa ket aes o fenn da vezañ aet e-biou d'o den. Ar sakrist hepken, ur wech en amzer, goude bezañ evet ur banne, a gonte ur fars bennak diwar-benn e berson, mes ar re all a chome mut. A-raok an deiz e tistrojont da goad Tonkedeg da gontañ an dro fall o doa graet. Chom a rae c'hoazh boutailhadoù gwin da evañ ; ar sakrist a selle outo a-gorn ; keuz en doa o vont kuit diouto, mes evelato ne gredas ket chom en ti war-lerc'h ar Chouanted, hag e tistroas d'ar gêr p'edo ar re-mañ o vont kuit.

## C'HWEC'HVET PENNAD

**Loull ar Bouc'h e kraou ar moc'h.**
**E varv e Boulvriag.**

Ha Loull ar Bouc'h, petra oa deuet da vezañ e-pad m'edo ar Chouanted o treiñ an traoù, en e di, war an tu war-enep, o klask kaout krog ennañ ? Loull, hep gouzout petra a rae, na da belec'h ez ae, a yoa aet, evel a ouzoc'h, da guzhat d'ar c'hraou-moc'h. Serriñ a reas kloz an nor warnezhañ, ha mont a reas d'ar c'hogn teñvalañ. Eno, gourvezet e-touez an teil, e zaou benn stok-ouzh-stok, rodellet evel ur c'hi, e krene, evel ur bern delioù, pa gleve an tennoù fuzuilh o sklakal[47] hag an armelioù o tigeriñ a-flav. Bezañ edo war-c'hed taol ar marv, rak gouzout mat a ra pegement a zroug en deus graet d'ar Chouanted ha d'o zud ; gouzout a ra n'en deus netra da c'hedal diganto. Hag iskis eo neuze mar deus bec'h warnezhañ ?...

Ha c'hoazh, n'eo ket a-walc'h kement-se. Ar moc'h n'int nemet moc'h, evit gwir, hag evelato ne gavent ket a-zoare, e feson, gwelet Loull ar Bouc'h o tont er memes kraou ganto. Rak mont a raent, pep hini d'e dro, d'her c'haout, d'e gogn, d'her c'hwesa, d'hen turiañ ; hag, evel ma 'z oant minoueret gant un tamm neud orjal a yoa e beg o fri, e skrabent hag e ribiñsent e feskennoù dezhañ betek ar gwad. N'eus forzh, Loull ar Bouc'h en divije gouzañvet, hep klemm[48], an holl ribiñsadennoù-se, ma n'o divije ar moc'h graet nemet an dra-se.

Mes ar moc'h, evel pa vije droug enno, evel pa vijent kounnaret o welet Loull o chom en o zouez, a doc'he, a soroc'he hag a oc'he kement ha kement ma o doa an aer da c'hervel ar Chouanted, ha da lavaret dezho edo ar person *intru* er c'hraou ganto. Ar paour kaezh den a yoa en-noazh, hag evelato e tivere an dour diouzh e dal ; treiñ a rae e wad, ne ouie ken da be sant en em ouestliñ !

A ! Loull ar Bouc'h ! da zorn war da goustiañs, mar deus c'hoazh koustiañs en da greiz, pet den n'ac'h euste ket lakaet en un nec'hamant ker bras ha da hini, en deiz a hirio ?

En un taol-kont e klev dor an ti o tigeriñ war ar porzh. Ar jabadao a rae ar Chouanted oc'h aozañ o c'hoan a laka e galon da grenañ, e benn da voudinellat hag e zent da sklakal ; stanket eo toull e c'houzoug, ne c'hell ken tennañ e alan...

Daoust hag eñ a savas neuze, war-zu Doue, e galon kaledet ?

Ur soudard a deu er-maez eus an ti ; dont a ra war-eeun war-zu ar c'hraou...

Hag ar moc'h atav, evel pa vije an Diaoul en o c'horf, a doc'he, a soroc'he hag a oc'he...

« Emaor erru warnon », eme Loull ar Bouc'h, « en dro-mañ eo graet ganen !... »

Hag ec'h harpas e benn ouzh ar voger o c'hedal an taol diwezhañ.

Mes ar chouant ne reas ket a van evit klevet ar moc'h. N'en divije biken kredet e vije bet ar person *intru* en o zouez. — C'hwi a gav deoc'h e vije deuet ar soñj-se deoc'h en ho spered ? — E-lec'h mont d'ar c'hraou, ez eas war-eeun d'ar bern keuneud a yoa e-kichen ; tennañ a reas teir pe beder hordenn goad eus ar bern, o sammañ a reas war e gein, hag o degas a reas d'an ti da boazhat koan.

Ker buan ha ma oa aet ar chouant en ti, ha serret an nor war e lerc'h, Loull ar Bouc'h a sav kalon dezhañ.

« O ! » emezañ, « ne ouzont ket emaon amañ, gwell a se ! Evelato, amañ emaon en diasur ; un tamm c'hoant hepken da gas ganto unan eus va moc'h a zo a-walc'h evit va dizeleiñ [49]. Gwell eo din kemeret an tec'h, ha mont pelloc'h da glask un toull-kuzh all bennak, e-lec'h ma ne vezo ket a voc'h o toc'hal. »

Dont a ra war e barlochoù, pe war e grabanoù, mar kavit gwell, da gaout an nor da sellet ha da selaou ; ar moc'h atav war e lerc'h, ouzh hen hortañ, ouzh her buntañ a daolioù fri, evel pa o divije c'hoant da lavaret dezhañ n'o doa ket a afer anezhañ en o zouez. Hanter zigeriñ a ra an nor, gwelet a ra ar Chouanted en e di, pep hini gant e labour evit aozañ koan ; trouz a zo ganto, mes serret eo an nor, hag er porzh n'eus den ebet. Amzer en deus ivez 'ta da dec'het kuit... Kerkent e tigor dor ar c'hraou... Hag eñ ac'hano en e hent, ma ne ouie, d'an daoulamm, didruez ouzh e dreid hag ouzh e gorf. Galoupat a ra evel pa ve an tan war e lerc'h ; mont a ra dreist ar c'hleuzioù, a-dreuz ar c'haeioù, dre-greiz an drez hag ar spern, dre al lann hag an drein ; ne sell ket ker pizh-se ouzh e hent...

Leun-wad, roget e roched, dialanet, e deod er-maez eus e c'henoù, ur pistig e korn e gof, ec'h en em gav war bont Rozanklan, a zo etre parrez Plouared hag ar C'hozhvarc'had ; emañ o vont da gouezhañ war an hent gant ar berralan...

Evelato, stag eo e galon ouzh ar vuhez, n'en deus ket a c'hoant da vervel c'hoazh ; sellet a ra en-dro dezhañ da glask un tamm kuzh un tu bennak evit tec'het a-raok ar Chouanted. Kouezhañ a ra e zaoulagad war an dour a red a-zindan pont Rozanklan ; kavet eo e doull-kuzh gant Loull ar Bouc'h. Raktal e tiskenn diwar an hent hag ec'h en em ruz a-zindan ar pont, buanañ ma c'hell, e

dreid en dour, hag e benn daoubleget a-zindan ar volz n'oa ket uhel a-walc'h diouzh e vent.

M'hen tou deoc'h, n'oa ket brav doare Loull !

Diouzh ar mintin, en dervezh-se zoken, edo oc'h evañ en e di, gant e ganfarded, gwin laeret diwar-goust e nesañ, oc'h en em veuliñ, oc'h en em bompadiñ n'en doa ket Loull ar Bouc'h e bar war ar beg douar-mañ, rak ar gwin a lakae ar gwad da sevel d'e benn, hag e galon da c'hwezhañ gant an ourgouilh, evel ma c'hwezh ar podad laezh lakaet da virviñ war an tan. Ha bremañ n'en deus da evañ nemet an aezhenn fresk, ha sklaset zoken, a sav diwar an dour ! Ha bremañ e rank kemeret an tec'h a-raok an holl ! Pebezh kemm etre Loull ar Bouc'h o kas, gant e archerien, beleien gozh ha tud vat d'ar prizon, ha Loull ar Bouc'h diarc'hen, diskabell, en e roched, leun-wad, a-zindan pont Rozan-klan !

Pet eur oa pa oa aet a-zindan e bont, ne oufen ket her lavaret, n'her gouie ket e-unan. Da vihanañ, teñval oa, n'oa den war an hent ; ne gleved netra nemet chas Plouared, chas ar C'hozhvarc'had hag ar chas all a dro-war-dro oc'h harzhal, an eil ouzh egile. Lakaet oant bet war-sav gant an tennoù a yoa bet e Plouared, ha bremañ o doa an aer da lavaret, dre o harzhadennoù, edo pep hini dihun ha war-droad, o tiwall madoù e vestr.

A-benn ur pennad e klevjod ar c'hilheien o kanañ, hag oc'h en em respont eus an eil klud d'egile ; gervel a raent an deiz, hag a-barzh nemeur e weljod an oabl o tarzhañ war-zu ar sav-heol. An deñvalijenn a ya kuit, hag un tammig sklaerder a sklerijenn ar bed. N'eo ket deiz c'hoazh, hag evelato n'eo ket noz kennebeut.

« Erru an deiz », eme Loull ar Bouc'h, « poent eo din mont ac'halenn war-zu ar gêr. Ne gredan ket e ve bet ar Chouanted hardizh a-walc'h evit chom betek

sav-heol e bourk Plouared, rak soudarded a c'hell en em gaout eno warno a bep tu. »

Hag ar person *intru* d'en em sachañ er-maez eus e garrbont. Mes siwazh ! sonnet eo e zivesker, brevet e gorf, sklaset e izili, pounner ha boudinellet e benn ! Evelato, ar c'hoant en deus da zerc'hel e vuhez gantañ a ro dezhañ nerzh nevez ; dont a c'hell eus a-zindan e bont, tennañ a c'hell e zivesker morzet eus a-greiz al lec'hid ; div pe deir gwech e riklas hag e ruilhas diwar dalbenn an hent bras oc'h esa dont war gorre. Evelato, a-forzh da boaniañ ha da spegañ[50] el leton, gant e ivinoù, e c'hellas dont a-benn eus e daol.

Setu ivez 'ta, abred diouzh ar mintin, ar person *intru* war an hent bras, en e roched, diarc'hen ha diskabell. Chom a ra ur pennadig da sellet en-dro dezhañ da c'houzout e pelec'h emañ. An aer en deus da c'houlenn outañ e-unan : Daoust ha n'eo ket an holl draoùmañ un huñvre ?

Edo er c'hiz-se e kreiz an hent pa glevas, o tiskenn eus a-gostez ar C'hozhvarc'had, un den hag a valee prim, evel diwar nij, digor e zivesker, ramp gantañ, dibreder ha skañv e droad, ur penn-bazh en e zorn hag e weltre[51] a-zindan e vrec'h, o vont en tu bennak da glask pemp gwenneg d'e zervezh. Hennezh a yoa ur c'hemener, pe un artizan-pleg, eus ar C'hozhvarc'had, anvet Per ar C'houil, o vont abred d'e labour.

Pa welas ar C'houil un den gwenn e kreiz an hent bras, — Loull ar Bouc'h a ouzoc'h a yoa en e roched, — e chomas a-sav ; kaout a reas dezhañ oa un ene paour bennak deuet eus ar Purgator da c'houlenn pedennoù digant ar re vev, hag ec'h en em daolas d'an daoulin da lavaret e *Ze profundis*. Teir pe beder *De profundis* en doa lavaret a-greiz e galon, hag an den gwenn a chome atav war an hent bras. Sevel a reas diwar bennoù e zaoulin, hag, e feson, en ur sevel, e reas trouz,

rak, en dro-mañ, an den gwenn en deus an aer da zont war-zu ennañ.

Neuze e savas un tamm aon gant ar C'houil. « N'eo ket un ene eus ar Purgator eo hemañ », emezañ ; « hemañ a zo un teuz pe ur spontailh bennak, deuet da esa va sammañ gantañ. Aotrou Doue, ho pet truez ouzhin ! Ma n'on ket dibec'h hed-ha-hed, n'em eus ket kennebeut kalz a draoù war va c'houstiañs. Petra a c'hellan-me da vezañ kemeret diwar-goust va ostizien ? Ur palevarzh mezher eus an abid nevez am eus graet, bremañ eus un nebeud amzer, da vab Batist an Dantek da vont da bardon Gwengamp ; ur walennad rubanoù seiz diwar dilhad eured merc'h an Aotrou de Treveret, hag un daouzek pe drizek tamm all diwar-goust n'oun dare piv. Petra eo kement-se ? Netra evit ur c'hemener. Diwallit ac'hanon 'ta, Aotrou Doue ! Amañ e rankan en em zifenn. »

Hag ar C'houil kregiñ en e benn-bazh. Mat a reas, rak an den gwenn a deu war-eeun war-zu ennañ ; chaokat a ra ur ger bennak, mes, pe oa hanter skornet gant ar riv, teod Loull ar Bouc'h, en e c'henoù, pe skiant ar C'houil a yoa trec'het gant ar spont ; ar pezh a zo gwir eo hini anezho ne ouie petra c'hoantae egile [52].

An den gwenn a ya atav war a-raok ; emañ tostik-tost d'ar c'hemener... Ret eo en em zifenn, den n'en deus c'hoant da vezañ sammet gant an teuz. Ar C'houil a sav e vazh hag a sko tri pe pevar daol, a-dro-chouk, war benn ha war divskoaz an den gwenn, gant kement a nerzh ma voe klevet Loull ar Bouc'h o yudal hag o kemeret a-nevez an tec'h, evel pa vije bet adarre an tan war e lerc'h, evel pa vije divorzet en un taol e zivesker skornet a-zindan ar pont.

Evit gwir, Per ar C'houil ne anaveze ket Loull ar Bouc'h er stad ma edo ; ma en divije graet, oa bet tris-

toc'h c'hoazh e zoare, rak ar c'hemener-se a yoa unan eus an dud gwellañ a yoa er vro, evitañ da vezañ kemener. Labourat a rae bemdez kalonek. Labour en doa kement ha ma c'helle da ober, hag er c'hiz-se en doa gellet dastum ur gwennegig bennak. Ar person *intru* en doa klevet anv anezhañ, ha, n'oa ket pemzek dervezh c'hoazh, oa bet en e di, gant e ganfarded a Blouared, war digarez en doa kuzhet tri beleg e-pad un dervezh hag un nozvezh, o laerezh kement liard en doa hag o kas gantañ kement tra a blije dezhañ. M'en divije ivez 'ta gouezet ar C'houil e skoe war Loull ar Bouc'h, e vije bet ha stank, ha c'hwek, ha pouner e daolioù penn-bazh !

Setu ar person *intru* adarre nec'hetoc'h eget biskoazh. N'eo ket evit dont en-dro, war e giz [53], da Blouared, rak ar Chouanted marteze n'int ket aet kuit ; n'eo ket evit mont a-raok war-zu ar C'hozhvarc'had, rak Per ar C'houil, gant e benn-bazh, a sparl an hent dezhañ. Petra a raio 'ta ar paour kaezh person *intru ?* Ne chom ket pell da soñjal ; ha neuze, evit gwir, n'en deus ket re a amzer kennebeut da soñjal, rak penn-bazh ar C'houil a zo adarre en aer. Hep klask nag hent na gwenodenn, e lammas diwar an hent bras er foennog a yoa e-kichen, hag eus ar foennog-se en ur foennog all, dreist ar c'hleuzioù, dre greiz an drez hag ar spern, kerkoulz ha ken dizamant ouzh e groc'hen evel ma oa bet, pa edo o tec'het, a-raok ar Chouanted, eus e graou-moc'h. Sevel a reas da gaout chapel Sant-Maodez, mes ne deas ket enni ; ar sent hag eñ n'oant ket ostizien. Ne oufen ket lavaret deoc'h pe e sellas outi pe ne reas ket, re deñval oa c'hoazh da welet ; ar pezh a zo gwir avat eo e kendalc'has da c'haloupat a-dreuz ar parkeier en ur freuzañ e roched hag en ur regiñ e groc'hen ken ma en em gavas e porzh Kerbridoù, ken dialanet adarre evel ma oa, er penn kentañ eus an noz, pa en em gavas war bont

Rozanklan. Eno e chomas un tamm da sellet en-dro dezhañ ; c'hoant kaout un tamm toull-kuzh en deus adarre, rak adarre n'eo ket evit mont ken. En dromañ n'oa ket diaes dezhañ ; edo harp ouzh ur skalier goad, graet gant tud Kerbridoù, evit kas ha kerc'hat ar foenn a lakaent, evit o chatal, er c'halatrez a yoa a-zioc'h ar c'hraou-saout hag ar marchosi. Loull ar Bouc'h a bignas dre an delezoù [54] ker skañv e c'har, evel pa n'en divije bet nemet triwec'h vloaz. Kerkent ha ma voe savet er c'halatrez, ec'h en em fourras donañ ma c'hellas e-touez ar foenn.

Ar mevel-bras a yoa savet d'an ampoent m'edo ar person *intru* oc'h ober e c'haloupadenn. Sevel a ranke e poent evit boueta e gezeg da vont d'ar park ken abred hag ar re all. P'edo Loull oc'h en em gaout e penn ar c'hraou, edo erru er-maez eus an ti gant ur bailhad gwelien tomm d'e gezeg. O welet o tont war-zu ennañ, ha ker buan, un den en e roched, diarc'hen ha diskabell, e chomas mantret a-sav e kreiz ar porzh, e vailhad gwelien war e benn-glin. « Daoust petra eo an dra-hont ? » emezañ, outañ e-unan.

Pa welas an den gwenn savet er c'halatrez, sebezet-holl, un tamm aon marteze kroget ennañ, e laoskas war an douar, e-kreiz ar porzh, e vailhad gwelien, hag e teuas d'an ti da c'hervel an dud all a yoa c'hoazh en o gwele.

« Deuit eus ho kwele », emezañ d'an holl ; « amañ eus savet d'ar c'halatrez hag aet da guzhet e-touez ar foenn, un teuz, ur spontailh, pe un diaoul bennak.

— Petra 'leverez ? » eme an ozhac'h, o tigeriñ dor e wele.

« Petra a lavaran ? Lavaret a ran deoc'h eo aet an Diaoul da guzhat e-touez ar foenn, er c'halatrez a-zioc'h kraou ar c'hezeg.

— Paour kaezh Pipi, kollet eo da benn ganez, e feson. An Diaoul ?

— Ya, ya, her lavaret a ran deoc'h.

— Alo ! alo ! ro peoc'h, ha lez ac'hanomp c'hoazh ur pennadig en hor gwele, rak n'eo ket re sklaer c'hoazh an deiz.

— Sklaer a-walc'h eo evit gwelet mat an traoù, hag an hini am eus-me gwelet a lugerne e zaoulagad, a yoa fuilhet e vlev, leun-wad ha leun-bri e gorf, m'hen tou deoc'h.

— Koulz eo deomp sevel », eme ar wreg, he doa dija aon en he gwele ; « galvomp an dud all eus an ti, ha deomp war-lerc'h Pipi d'al lec'h ma lavar ».

Pipi, strafuilhet, a yae hag a deue dre an ti, eus an eil penn d'egile, en ur c'hervel an holl ; ar paotr-saout zoken a rankas dont er-maez eus e wele.

E-pad an amzer-se, an deiz a yoa deuet da vezañ sklaer, ha n'oa ret tamm gouloù ebet evit mont er c'halatrez.

Mes piv a savje da gentañ er c'halatrez-se, e-lec'h m'edo an Diaoul, pe da vihanañ un teuz pe ur spontailh bennak ? Eno edo ar c'hoari. Ma vije bet dirak ur bleiz pe ur c'hi klañv, den n'en divije bet aon ; mes mont war un teuz, war ur spontailh !...

Bezañ e oa c'hoazh, e Kerbridoù, ur mevel all, bet martolod en e yaouankiz. Hennezh, war ar morbras, a yoa bet, meur a wech, e riskl eus e vuhez, ha n'en doa ket a aon rak e skeud.

« Na it ket d'en em chalañ », emezañ, gortozit ur pennadig. « Me a ya da gerc'hat ur vouc'hal d'ar c'hrañj, ha da zistagañ ar c'hi Turk ; gant ar c'hi ha va bouc'hal, me a yelo er penn-araok er c'halatrez. »

A-barzh nemeur goude e weljod o tont ar martolod kozh, e vouc'hal war e skoaz ; gant e zorn dehou oa krog en he zroad, ha gant e zorn kleiz e talc'he, dre

ruilhenn e golier, e gi Turk a harzhe, a yude hag a lamme dre ma sante, e feson, un dra bennak er c'halatrez.

« Kemerit pep a forc'h, pe pep a grog, pe pep a bennad-bazh », emezañ d'an ozhac'h ha d'an dud all. « Te, Pipi, sav gant Turk ha ganen-me betek dor ar c'halatrez ; eno e chomi ; m'am eus bec'h e teui d'am sikour.

— Bec'h az pezo sur », eme Pipi, « rak piv a c'hellfe harpañ ouzh an Diaoul ?

— Amañ n'eus diaoul ebet, a gredan-me », eme ar martolod kozh en ur hejañ e benn. « Petra a glaskfe an Diaoul e Kerbridoù, el lec'h ma karer kement an Aotrou Doue hag ar relijion, el lec'h ma roer boued ha golo d'ar veleien vat, en desped da Loull ar Bouc'h, person *intru* Plouared ? Me a gredfe kentoc'h e ve ul laer pe un torfedour bennak e ve. N'eus forzh, ret eo mont a-raok. Alo ! Turk, diwall mat ! Kis... kis... kis... »

Hag ar martolod kozh ober sin ar groaz, ha mont war-eeun er c'halatrez, krog en e vouc'hal, krog en e gi.

An holl a grene er-maez ; ar wreg hag ar plac'h a yoa kouezhet war bennoù o daoulin evit pediñ Doue ; Pipi, e toull dor ar c'halatrez, a yoa warnezhañ liv ar marv. War-c'hed edont eus ur gwall dra bennak.

Kentañ tizh o devoe, voe klevet ar c'hi Turk oc'h harzhal, evel pa vije kounnaret, hag ar martolod kozh o krial a-bouez e benn :

« Piv a zo aze ? Respontit diouzhtu, pe me a laosk va c'hi warnoc'h, hag a faout deoc'h ho penn, dre an hanter, evel un irvinenn, gant va zaol bouc'hal. »

Den ne responte.

Ar c'hi a skrabe hag a razailhe gwashoc'h-gwazh : n'oad ket evit hen derc'hel, kement a gounnar a yoa ennañ.

« Ur wech c'hoazh, lavarit piv oc'h, c'hwi, an hini a zo aet da guzhat aze e-touez ar foenn. »

Den ne respont adarre.

« Ne leverfot ket piv oc'h ? Gwazh a se evidoc'h. Turk, kis... kis... kis... »

Ar c'hi a reas ul lamm war ar foenn ; diouzh ar c'hwez e kavas e zen ; diskenn a reas warnezhañ en toull en doa graet...

« Ay !... ay !... ay !... Galvit ho ki ! Me a lavaro deoc'h piv on. Ay !... ay !... ay !...

— Lavarit 'ta buan », eme ar martolod, a yoa savet e vouc'hal gantañ en aer, prest da skeiñ.

« Galvit ho ki 'ta ; krog eo em feskenn ! Ay !... ay !... ay !...

— Lavarit a-raok piv oc'h », eme ar martolod, en doa a-raok neuze gwelet meur a dro.

« Ay !... ay !... ay !... Me eo Loull ar Bouc'h.

— Loull ar Bouc'h, person *intru* Plouared ?

— Ya, ya, me eo. Tennit ho ki diwarnon.

— Deus amañ, Turk, deus d'am c'haout, graet ec'h eus adarre da zever. »

Mes ar c'hi ne rae van, ha Loull ar Bouc'h a youc'he a-bouez e benn : « Ay !... ay !... ay !... »

Neuze, ar martolod kozh a lammas e-unan e-touez ar foenn, hag a daolas e zorn war golier e gi. Mes n'oa ket evit her lakaat da ziskregiñ... Difretañ a rae morzhed Loull, evel m'hoc'h eus gwelet chas yaouank o tifretañ, war al leur, ar pezh dilhad o deus gellet da gaout. A-forzh da boaniañ evelato e c'hellas hen tennañ diwar gorre ar paour kaezh person. Dont a reas d'hen degas da Bipi ha da lavaret d'ar re all piv en doa kavet e-mesk ar foenn.

« Dalc'h mat d'an Turk, Pipi », emezañ ; « me a ya gant va bouc'hal da c'houzout ha Loull ar Bouc'h, e gwirionez, eo an hini a zo du-hont e-touez ar foenn,

rak n'eus ket da fiziout nag en Dispac'herien nag er veleien *intru.* Mar tec'h kuit, ma na c'hellan-me ket, a-raok, faoutañ e benn outañ gant va bouc'hal, laosk an Turk war e lerc'h. »

Ar martolod kozh a deuas war e giz er c'halatrez.

« Alo ! Loull ar Bouc'h, mar deo c'hwi a zo aze, savit buan eus a douez ar foenn ha deuit amañ, e-kreiz, d'am c'haout, e-lec'h ma c'hellin ho kwelet, ha deuit prim ha dichipot.

— Ya, mes n'eus ganen na bragez na tamm dilhad all ebet nemet va roched !

— N'eus forzh, deuit atav. Me a zo evel sant Tomaz, ne gredas ken na welas. C'hwi a zo paotred tanav, etrezoc'h Dispac'herien, ha n'eus ket da fiziout ennoc'h.

— Eo, va c'hrediñ a c'hellit.

— Krediñ tud hag o deus nac'het o Doue ha dilezet relijion o zudoù-kozh ! Alo 'ta ! N'on ket ken diskiant. Buan eus a douez ar foenn, pe va bouc'hal a ya da ober tammoù skolpad ac'hanoc'h. »

Loull ar Bouc'h ne gredas ket enebiñ ken ; sevel a reas a-douez ar foenn, ha dont a reas, er stad ma ouzoc'h, e kreiz ar c'halatrez, e-lec'h ma oa aes hen anaout.

Ar martolod kozh, er porzhioù-mor m'oa bet enno, ken e Frañs, ken er broioù all, en doa gwelet meur a dra iskis, traoù briket ha traoù marellet, mes n'en doa biskoazh gwelet evelato un dra ker farsus evel ur person, en e roched, kuzhet e-touez ar foenn ! ! ! Evit gwir, hennezh a yoa ur person *intru,* ur beleg hag en doa nac'het e relijion.

Tud Kerbridoù a yoa tud a relijion, douget da ober vad d'o nesañ, zoken d'ar re a rae droug d'ar re all. Kerc'het e voe dilhad an ozhac'h da Loull, roet e voe dezhañ da zebriñ, ha Pipi a deuas d'hen degas betek an tiez kentañ a vourk Plouared. Ar martolod kozh avat ne vije ket aet d'hen ambroug evit n'eus forzh petra.

« Pa 'z eo gwir », emezañ, « eo bet hardizh a-walc'h evit dont amañ, e-unan, en-noazh, e-pad an noz, e c'hell ivez 'michañs mont e-unan d'ar gêr bremañ pa 'z eo deiz ha pa eus dilhad en-dro dezhañ. »

Loull ar Bouc'h, evel a welit, en doa bet ur gwall nozvezh ; ha kaout a ra deoc'h kemend-all a boan hag a vezh en doa her lakaet da zont ennañ e-unan ha da zistreiñ war an hent mat ? Nann. Kalon an neb a nac'h e Zoue a vez kalet. Loull ar Bouc'h, distro d'e gêr, a en em lakeas da harluiñ ar veleien gozh hag an dud vat gant mui a gounnar c'hoazh eget a-raok, mar gelle e gounnar kreskiñ.

Un dervezh e voe klevet o komz outañ e-unan evel-hen :

« Kit atav, Chouanted milliget », emezañ, o sellet ouzh an toulloù graet gant ar boledoù a ouzoc'h e treust e gambr ; « kit atav, me hen talvezo deoc'h ha d'ho tud ! O ! pa soñjan e pe zoare stad on bet lakaet ganto ! Ha bremañ betek ar vugale a vousc'hoarzh o welet ac'hanon o vont e-biou. An aer o deus da lavaret din : « Ha n'ac'h eus ket a soñj, Loull ar Bouc'h, eus an nozvezh ma oas bet o redet en da roched ? » Evit gwir, tud ar re-se a zo chomet stag ouzh huñvreoù ar veleien gozh a zo kaset en o hent ; mes an dra-se ne ra nemet gloazañ muioc'h-mui va c'halon. Ret eo din karzhañ ar vro eus an orin dud-se. Evit gwir, abaoe an nozvezh a laka ac'hanon da ruziañ, em eus kaset pevar d'ar prizon ; mes n'eo ket pevar oa din bezañ kaset, na pevar-ugent zoken, mes pevar-c'hant pe ouzh-penn, evit tennañ, en un taol, an holl louzeier fall eus va farrez Plouared. »

Ha Loull ar Bouc'h a savas diwar e gador hag a en em lakeas da vale dre e gambr en ur ober ormidoù [55] dre ma 'z ae.

« Alo ! » emezañ en ur azezañ adarre, « kemeromp

hor pluenn ; skrivomp anvioù ar re a dlean da gas kuit eus a Blouared evit mont pe d'ar prizon, pe d'ar marv. »

Hag eñ, en em lakaat da skrivañ un aridennad anvioù.

« Hag ar Chouanted », emezañ, o sevel e benn hag en ur lakaat e bluenn war an daol, « o ankounac'haet am eus ? — O ! nann », emezañ, o respont dezhañ e-unan, hag en ur ober ur c'hoarzhadenn yudaz, « me ankounac'haat ar Chouanted a zo bet ker kriz em c'heñver ? Nann, nann, Lakaat a rin degas din da Blouared soudarded eus a Wengamp hag eus a Lannuon, a Sant-Brieg zoken, ma vez ret ; ha neuze ganto, un nozvezh, pa ouezimp e pelec'h e vezo ar Chouanted, ni a yelo di, a gelc'ho an ti, hag e-bev pe e-marv e kouezhint holl etre hon daouarn. Unan, unan hepken a rankan da gaout e-bev, Andrev ar Pontou, an hini a zo bet didalvez a-walc'h evit va barn d'ar marv. Da hennezh e rankan kaout ur marv ha ne deus ket bet e bar c'hoazh war an douar. Setu amañ petra 'rin dezhañ : en dervezh all, va sakrist ha me, en ur zont eus a Lanveleg, a yeas en ur park da ober pep a damm kousket, evit uzañ ar banneoù hor boa evet. Me en em gavas da c'hourvez e-kichen un durumell[56], pe ur galzadenn merien. Ne voen ket pell evit bezañ dihunet ganto ; ha soñj mat am beus eus o flemmoù hag eus an debron am boa dre va c'horf ; poazhet oa va c'hroc'hen ganto. Mat, me, p'am bezo Andrev ar Pontou etre va daouarn, her lakaio en-noazh ; her stagañ a rin start ouzh ur peul a vezo ken uhel hag eñ, evit miret na c'hello fiñval un tamm, na gant e dreid na gant e zaouarn ; ur pennad keuneud a sankin en e c'henoù evit hen derc'hel digor, hag en-dro d'e dreid e lakin kement merienenn a vezo kavet er vro. Ar merien a savo outañ a-hed e zivesker, a-hed e gorf betek e benn, en ur flemmañ dre ma 'z aint. Mont a raint e-touez e vlev, en e zivskouarn, en e zaoulagad, en e fronelloù, en e

c'henoù ha betek en e gorf dre e c'houzoug. Her flemmañ a raint, hen debriñ a raint a-damm-a-damm... War-bouez... goustadik... — Mat e tle bezañ kig chouant d'ar verienenn. Me a chomo da sellet, ha va c'halon a drido em c'hreiz. Pebezh dervezh e vezo hennezh evidout [57], Loull ar Bouc'h !... Neuze e c'helli lavaret ez pezo paeet ar Chouanted eus ar vezh hag eus an droug o deus graet dit. »

Goude bezañ gwelet ar binim a yoa e kalon Loull ar Bouc'h, ne vioc'h ket souezhet o klevet e voe kri-soc'h eget biskoazh. Ne dan ket amañ da gontañ deoc'h pet den en deus heskinet, lakaet er prizon ha kaset d'ar marv ; re hir e ve ar roll anezho. Lavaret a rin deoc'h avat ne c'hellas ket lakat e graban war hini eus ar Chouanted, rak ar re-mañ en em ziwalle, en em ganne ha ne dec'hent nemet pa vije ret, pa deue warnezho soudarded ar Republik, bern-war-vern, dek pe ugent ouzh pep hini. Dre-se, Loull ar Bouc'h ne welas ket Andrev ar Pontou debret gant merien Plouared.

Da bep tra, er bed-mañ, eus ur fin, ha marteze ho pezo c'hoant da c'houzout penaos e kuiteas Loull ar Bouc'h ar bed-mañ evit mont da gontañ da Zoue e holl fallagriezhoù. Her lavaret a c'hellan deoc'h.

Goude ma oa bet hor bro baour meur a vloaz o ruilhañ e kreiz ar gwad hag ar vouilhenn, Doue a reas outi ur sell a druez hag a lakeas digeriñ an ilizoù. Neuze, ar paour kaezh person *intru* a rankas kemeret an tec'h, d'e dro, evit lezer o iliz gant ar veleien vat. Ne voe ket ret mont d'her pediñ da vont en e hent. Kentañ tizh a voe, e-kreiz ar brudoù eürus all a deue e Plouared, 'voe klevet oa aet Loull ar Bouc'h eus e di, e-kreiz an noz, ne ouie den da belec'h. Den ne ouie da belec'h oa aet, na den zoken ne glaskas her gouzout. A-raok oa unanig bennak a-du gantañ, ha bremañ, hervez an holl, n'eo ket mat da deuler d'ar c'hi...

Setu mignoniaj an dud fall !

Peder pe bemp sizhun goude ma oa aet Loull ar Bouc'h eus a Blouared, un dervezh, war-dro eizh eur diouzh ar mintin, Mari-Chann Kermabrouz a yoa azezet war an oaled o reiñ da zebriñ hag o wiskañ he dilhad d'he merc'h vihan Marc'harid. Klevet a reas trouz e-tal dor he zi ; gervel a reas he mab Erwanig a yoa o c'hoari, gant e gi bihan, e stern an daol. — Pa lavaran edo Erwanig o c'hoari [58] gant e gi, ne lavaran ket ar wirionez, rak, an trubard bihan, e c'hoari oa sachañ war skouarn ar paour kaezh ki ken na yude, ha, pa yude e gi, Erwanig a c'hoarzhe.

Mari-Chann Kermabrouz a c'halvas he mab.

« Erwanig, va faotr, gwel petra a zo amañ e-kichen an nor.

— Petra ' livirit, va mamm ? » eme ar bugel, o tiskregiñ eus a skouarn e gi.

« Kae da welet petra a zo oc'h ober trouz aze, e-tal an nor. »

Erwanig a savas kerkent eus a stern an daol evit dont da gaout an nor, e gi bihan war e lerc'h, en ur lammet hag en ur fichañ e lost evel pa ne vije graet sachadenn ebet war e skouarn.

Pa en em gavas Erwanig dirak an nor, e chomas krenn en e sav, ha ne lavare ger.

« Piv a zo aze, Erwanig ? » eme e vamm.

— Ne ouzon dare, va mamm », emezañ.

— Un den eo da vihanañ ?

— Ne ouzon ket.

— Petra ? Ne ouzot [59] ket hag un den eo a zo aze e-kichen an nor ?

— Heñvel eo ouzh un den, evit gwir ; mes ne gredan ket e ve un den e ve evelato.

— Na perak 'ta ?

— Hemañ, va mamm, a astenn e c'henoù betek e zivskouarn, a skrign e zent hag a lugern e zaoulagad evel daou gef-tan ; treut eo evel ur vazh, hag e zilhad a zo reuget [60] ha leun-bri.

— Goulenn digantañ petra a glask. »

« Petra a glaskit ? » eme Erwanig, en ur zont war e giz, rak kaout a rae dezhañ e tostae e c'her anezhañ ouzh an hini a yoa e-tal an nor.

« Un tamm bara, rak naon am eus. »

Mari-Chann her c'hlevas hag a lavaras d'he mab :

« Erwanig, kemer an tamm korn bara a zo aze war an daol, ha ro anezhañ d'ar paour a c'houlenn.

— Ya, va mamm, mes hennezh am c'haso gantañ evel-se ?

— Ne raio ket, va mab ; hennezh a zo un den eveldomp-ni ; an dienez hepken her laka da vezañ disheñvel diouzh an dud all.

— O ! va mamm, aon am eus ; deuit hoc'h-unan da reiñ dezhañ e damm bara.

— Gwelet a rez n'on ket evit mont, rak emañ amañ da c'hoar vihan ganen en-noazh, hag e rankan lakat he dilhad dezhi.

— Da vihanañ, va mamm, mar krog ennon, c'hwi a deuio da viret outañ d'am c'has gantañ.

— Ya, ya, bez dinec'h. »

War gement-se, en ur grenañ evelato, Erwanig a gasas e gorn bara d'an hini a c'houlenne e-tal an nor. Ne dostae ket re, astenn a rae e zorn hirañ ma c'helle. Ar paour a yoa e-kichen an nor a astennas ivez prim e zorn ; kregiñ a reas gant hast en tamm bara, ha ker buan e troas kein d'an ti.

Gwazed Kermabrouz a yoa er park o labourat. Pa deujont d'o merenn, Mari-Chann a gontas dezho ar pezh a yoa c'hoarvezet diouzh ar mintin. Erwanig, pa oa aet kuit an hini a lugerne e zaoulagad evel daou

gef-tan, a c'hlabouse hag a en em bompade. — Pet den n'am eus-me ket klevet o fougeal [61], evel Erwanig, pell diouzh ar Brusianed, ha, dirazo, a grene evel delioù ?

O klevet an traoù-se, Gwilherm, ozhac'h Kermabrouz, a lavaras :

« Dre amañ marteze eus aet unan eus an dud fall o deus graet kement a zroug dre ar vro. Bremañ eo digoret an ilizoù, deuet ar veleien vat en-dro ; ar re fall a rank mont kuit. Piv eo an hini a zo aet dre amañ ? Ne ouzomp ket. Mat, bremaik, diouzhtu ma vezo debret hor merenn, ec'h aimp war e lerc'h. Dre e roudoù, ni her c'havo, hag a ouezo petra eo. Mar deo ur c'hristen mat, amañ, e Kermabrouz, e kavo bara ha golo ; mar deo un den fall, n'hon eus da ober nemet her lakaat etre daouarn ar re a zo karget da varn ar rumm dud-se. »

Kerkent ha ma voe debret o merenn ganto, gwazed Kermabrouz a yeas war-lerc'h an hini a yoa bet o c'houlenn un tamm bara e-tal dor o zi. Hen heuliañ a rejont diouzh e roudoù betek Koad-Liou, e parrez Boulvriag ; mes eno her c'holljont. Kaer o devoe klask a-gleiz hag a-zehou, dre greiz an drez hag ar spern, kerkoulz ha dre ar gwenodennoù, ne gavjont tres ebet eus anezhañ. Dont a rankjont e gwenn d'ar gêr.

Tri dervezh bennak goude-se, Erwan ar Menn, eus ar Restigoù, a yeas da Goad-Liou da welet un *toull-bleiz,* un toull-trap, en doa graet eno evit pakañ ur vamm vleizez ne ehane da gas ganti bemdez unan bennak eus e loened : dañvad, leue pe ounner. E-kreiz an toull en doa plantet ur peul spern-du, lemmet-mat e veg, evit toullgofañ ar vleizez ma vije kouezhet eeun warnezhañ. An toull en doa goloet, evel ma oa ar c'hiz, gant skourroù bihan, delioù sec'h ha raden glas, evit kuzhat e draped. Pa en em gavas e-kichen, e welas raktal oa kouezhet un dra bennak en toull, rak an doenn a yoa freuzet. Tostaat a reas goustadik, ur forc'h houarn en e

zorn, hag, ouzh e skoaz, ur fuzuilh a zaou denn, hag hi karget. Dizeleiñ a reas an toull gant e forc'h. Ha petra a welas ? Un den toullgofet, war ar peul spern du...

Erwan ar Menn a chomas mantret ; ne gredas ket diskenn e-unan en toull ; dont a reas d'ar gêr da glask re all da vont gantañ. Ur skeul vihan a zegasjont ganto, ha gant hounnezh e voe tennet eus an toull ar c'horf marv. Ha piv oa hennezh, an hini marv-se ? Klasket e voe en e c'hodelloù hag e voe kavet gantañ tri real warn-ugent, ur c'hodellad arc'hant-paper, hag ur paper all a yoa merket warnezhañ anv Loull ar Bouc'h. War ar paper-se e lavared oa anvet, gant ar *C'houarnamant,* Loull ar Bouc'h da berson e Plouared, hag e tlee an holl sentiñ outañ, ha reiñ skoazell dezhañ a-enep kement hini en divije c'hoant da enebiñ outañ, pe da esa ober droug dezhañ. Ker buan e voe anavezet, rak ar brud eus a Loull ar Bouc'h, eus e grizder e-keñver an dud vat hag ar veleien gozh, a yoa aet dre bevar c'horn ar vro.

Goude se e voe klevet oa bet, ar paour kaezh person *intru,* goude ma oa aet eus a Blouared, ur pennad amzer er c'hoadoù, evel un den gouez, e parrez Gurunuel ; ac'hano oa deuet da gostez Mousteru. Goude se oa bet gwelet dre goadoù Koad ar Roc'h, e parrez Koadout ; ac'hano, en ur dremen dre Germabrouz, oa aet da Goad Liou, e-lec'h ma varvas toullgofet, e-kreiz ur c'hoad, pell diouzh pep kristen...

Lod a lavar oa bet *interet* e bered Boulvriag, lod all a lavar oa bet fourret en douar, evel ur c'hi , e kogn ur park. Pehini eus an daou dra-se a zo gwir ? Ne oufen ket her lavaret deoc'h. Ar pezh a c'hellan da lavaret eo : an neb a nac'h e Zoue, a zilez e relijion, beleg pe zen all, ne echu ket mat an traoù gantañ.

## SEIZHVET PENNAD

### Santez-Berc'hed e Sant-Tegoneg

Setu, a gav deoc'h, ankounac'haet ganen hor Bro-Leon, dre an abeg ma 'z on chomet keid-all da gontañ deoc'h ul lodenn eus ar pezh a zo c'hoarvezet en eskopti Treger. N'am eus ket ankounac'haet hor bro ; mes, pa oan, e kaven koulz kontañ deoc'h diouzhtu lod eus ar gwall draoù a zo c'hoarvezet er vro-se. Her graet em eus, ha bremañ e teuan da gomz deoc'h eus ar pezh a zo c'hoarvezet e Kastell, e Lesneven, hag er parrezioù all dre bevar c'horn ar vro.

Marteze e kav deoc'h n'em eus graet, betek-hen, nemet lavaret gevier en ur ziskleriañ deoc'h an traoù diskiant ha kriz a rae ar Republikaned en eskopti Treger, rak lavaret a reot din : Mar deo brav kontañ gevier pa deuer a-bell, eo ker brav kontañ gevier diwar-benn ar pezh zo c'hoarvezet a-bell zo. Mat, bremañ ez an da lavaret deoc'h ar pezh a zo erruet en hor bro, gant darn eus ho tud-kozh, hag e welfot goude-se ha gaouiad eo Yann Bennorz.

Nann, ne oufe den krediñ an traoù diskiant, difeiz, lous hag hudur a reas an Dispac'herien dre ar vro. Unan (kollet e ranke bezañ e skiant-vat gantañ) a savas un dervezh, en un iliz, e kador ar wirionez, hag ac'hano e krias a-bouez e benn, ar c'homzoù spontus-mañ : « *O*

*Doue, ma out e gwirionez Doue, frik ac'hanomp gant da dan foultr*[62] *!* » Ha neuze, o treiñ ouzh ar re her selaoue, c'hoarzh an Diaoul war e vuzelloù, mar gell an Diaoul c'hoarzhin en ifern : « *Her gwelet a rit, n'eus Doue ebet, rak ma vije bet unan, en divije hor friket amañ, evel m'her goulennomp digantañ.* »

E Kemper, un den anvet Dagorn, unan eus ar pennoù kentañ a gase an traoù en-dro en tu-se eus ar vro, a gerc'has kalirioù an iliz-katedral, hag, evit ober goap eus ar relijion hag eus sakramantoù hor Mamm santel an Iliz, e saotras anezho en ur c'hiz ken hudur ma ne c'heller ket her lavaret dirak tud hag a zalc'h d'o brud vat.

E Montroulez e voe c'hoant diskar iliz Itron-Varia-ar-Vur, abalamour ma 'z oa an iliz brudetañ eus a gêr dre ar mirakloù a c'hoarveze enni. Mes e Montroulez eus bet tud a feiz, tud a galon hed ar wech. An holl a en em savas a-enep an Dispac'herien, hag iliz Itron-Varia-ar-Vur a chomas en he sav. Atav bremañ, kaer o deus lod lavaret traoù diwar he fenn, atav bremañ Montroulez a zo ur gêr hag a zo enni tud a galon.

Er bloaz 1848, tud deuet eus n'oun dare pe vro, kaset a-raok gant tud all difeiz, o doe c'hoant da ober droug d'an Aotrou Keramanac'h, person Sant-Vazhe. Mes an holl a en em savas adarre en o enep, evel en amzer gozh, ha, dreist ar re all, ar gigerien ne felle ket dezho, nag a-bell nag a-dost, e c'hoarvezje an disterañ enkrez gant o ferson.

Setu amañ un taol hag a zo bet tamallet da Vontrouleziz, ha koulskoude n'eo ket ganto eo bet graet, mes gant ar soudarded degaset di. Me a ya d'her c'hontañ deoc'h.

E meur a vro marteze eus bet dibennet muioc'h a dud eget e Breizh-Izel, mes n'eus bro ebet hag a ve bet graet enni kement evit displantañ ar relijion eus a

galon an dud. E Breizh, pep tra a yoa mat d'an dud difeiz evit dont a-benn eus o zaol ha ne vankent tro ebet evit diskouez ar gasoni o doa ouzh Doue hag ouzh ar re hen adore. Setu amañ un dra hag hen diskouezo deoc'h.

E parrez Sant-Tegoneg, tost d'al lec'h m'eo lakaet bremañ *gar* an hent-houarn, ez eus en un draonienn, pell diouzh pep ti, ur chapel savet gant hon tud-kozh en enor da santez Berc'hed. Evel ma ne c'helle ket ar gristenien vat, en amzer ma komzan deoc'h, mont da iliz o farrez evit pediñ Doue, hag evel ma ouient ervat oa ret pediñ evelato, ec'h en em glevjont da vont un nozvezh d'ar chapel-se da lavaret d'an Aotrou Doue n'o doa ket hen ankounac'haet, ha da bediñ anezhañ da bellaat pep droug diouto. Soñjal a rae dezho e c'hellent bezañ dinec'h en ur chapel evel Santez-Berc'hed, distro diwar pep hent bras, pell diouzh pep bourk. Tud Sant-Tegoneg, Gwimilio, Gwiklann, Lambaol-Gwimilio ha re an Dre-Nevez, a en em glevas 'ta da vont un nozvezh da bediñ Doue da chapel Santez-Berc'hed. Choaz a rejont **Lun ar** *Rogasionoù,* abalamour, en Aviel an deiz-se, Jezuz-Krist a lavar : « *Goulennit hag e vezo roet deoc'h.* » Hogen ezhomm bras o doa an holl eus a drugarez an Aotrou Doue.

Al lec'h d'en em gaout d'an holl a yoa war barrez Gwimilio, pelloc'h diouzh Santez-Berc'hed eget Bodiniri, Kozhti hag ar Pont-Glas, war an hent a ya war-eeun d'ar chapel. An eur d'en em gaout a yoa da zek eur noz. Er penn kentañ eus a viz Mae edo ar *Rogasionoù,* hag evel-se mar doa noz p'en em gavje an holl, ne vije ket c'hoazh re ziwezhat.

An dud fall ne sellont ket ker pizh-se ouzh an traoù ; nemet e teuint a-benn eus o zaol, ne reont ket a forzh penaos, pe dre an tu kleiz pe dre an tu dehou, pe dre ar c'hrizder [63] pe dre ar fallagriezh.

Ne oufen ket lavaret deoc'h penaos oa aet ar brud, da vihanañ, gouezet e voe e Montroulez e tlee koueriaded Sant-Tegoneg, Gwiklan ha Gwimilio, mont un nozvezh da Santez-Berc'hed da bediñ an Aotrou Doue. Neuze, droug ennañ, kasoni an Diaoul en e galon, kabiten soudarded Montroulez a c'halvas e dud hag a lavaras dezho :

« Ha c'hwi a gav abeg e diotachoù tud ar vro-mañ a zalc'h d'o falskredennoù kozh ?

— Da beseurt kredennoù, mestr ?

— Dre amañ eo c'hoazh sot a-walc'h an dud evit krediñ eus un Doue hag a gas traoù ar bed-mañ en-dro hervez e faltazi.

— Un Doue ! Daoust ha piv en deus e welet ?

— Petra 'fell deoc'h ? Lavaret a reont emañ en tu bennak.

— Neuze eo mall dezhañ klask tud da zont d'e sikour ha da zifenn e draoù, rak ni a gas e vignoned d'ar prizon ha d'ar marv, hag a ziskar e diez, a anvont ilizoù, pe a laka anezho da ober marchosioù [64].

— Gwir a livirit, mes lakaat tud dall da welet sklaer a zo diaes.

— N'eus nemet lakaat daou gef-tan dezho e-lec'h o daoulagad.

— A gav deoc'h ?

— Da vihanañ ne deuint ket da lavaret n'hor bezo ket roet dezho pep a lunedoù mat.

— Mat, e-lec'h daou gef-tan, e-giz lunedoù, div voled fuzuilh eo am eus c'hoant da lakaat e penn pep hini.

— Gwelloc'h an dra-se, kabiten, pounneroc'h e vezo o fenn gant un tamm plom.

— Mat, setu amañ petra am boa c'hoant da lavaret deoc'h : da Santez-Berc'hed, etre parrez Sant-Tegoneg ha hini Gwimilio, e tle dont kalz koueriaded eus ar

parreziou a ziwar-dro ; gouzout a ran pe zeiz ha dre be hent e tleont dont ; c'hoant o deus da ober, evel a-ziagent, ar *Rogasionoù ;* gouzout a ran zoken da bet eur e tleont en em gaout e Santez-Berc'hed. Ha c'hoant hoc'h eus e teskfemp d'ar goueriaded sot-se penaos ober ar *Rogasionoù ?*

— Ne c'houlennomp ket a well, ha mont a raimp ganeoc'h pa gerfot.

— Bezit neuze prest holl a-benn warc'hoazh da noz, seizh eur hanter. Daou-c'hant den a rankan da gaout : gwelloc'h eo bezañ muioc'h, gant aon...

— Tri-c'hant, mar kirit, kabiten !

— Nann, daou-c'hant a zo a-walc'h. Va eilmestr amañ a gemero an neb a garo, mes ret e vezo dezhañ kemeret tud didruez, rak, ma teufe unan bennak da druezañ, e c'hellfemp holl chom eno ; tud ar vromañ, evito da vezañ touellet gant Doue, a oar herzel start pa gavont o zro, ha reiñ bazhad evit bazhad. Gwelloc'h eo deomp bezañ ar re greñvañ.

— Koulskoude mar deuont[65] en ur bediñ Doue, ne dle bezañ ganto nemet chapeledoù, ha n'eo ket diaes dont a-benn eus an hini n'en deus ken arm nemet ur chapeled.

— N'eus forzh, n'eus ket da fiziout e tud ar vromañ ; me a zo bet dija tizhet ganto hag a zo desket din bezañ war evezh.

— Mat neuze, kabiten, eme an eilmestr, me a ya da zibabañ daou-c'hant den ha ne greno ket o dorn evit tennañ war goueriaded Sant-Tegoneg. »

Antronoz, war-dro seizh eur hanter diouzh an abardaez, ur vandenn soudarded a yae eus a Vontroulez ne ouie den da belec'h. Evelato, an dud vat a yoa glac'haret, rak gouzout a raent ne dae ar re-se er-maez a gêr nemet evit ober droug en tu pe du ; ha n'oant ket evit kas keloù da zen rak ne ouient ket da belec'h ez aent.

Ar re fall a frote o daouarn hag a lavare an eil d'egile :

« Ne ouzon ket da belec'h ez a ar soudarded, n'eus forzh. Evidon-me a zo fouge ennon, rak me 'gred emaint o vont da reiñ ur gentel nevez d'an dud diot-se n'int mat nemet da gaout abeg ennomp-ni, abalamour m'hon eus dilezet o c'hredennoù oamp skuizh ganto.

— Ya, ya », eme un all, « mat a reont, rak e-pad ma chomo unan hepken anezho war an douar, ne ehanint d'hon tamall.

— Dreist pep tra ar veleien », eme un all c'hoazh. « Me 'garfe gwelet korf an diwezhañ anezho o ruilhañ, hag o vont gant an dour da draoñ ar stêr betek an Dourdu hag er mor-bras da ober boued d'ar c'hranked.

— Gwir an traoù-se », eme an holl. « Alo ! chañs vat d'ar soudarded ! »

Ar soudarded heñchet-mat a en em gavas war-dro dek eur en ul lec'h anvet Hent Doun, abalamour ma 'z eo uhel ar c'hleuzioù en daou du dezhañ. An hent-se a ya war-eeun eus a Wimilio da Santez-Berc'hed, ha drezañ[66] e ranke tremen an dud vat o doa c'hoant da vont da bediñ Doue. Kabiten ar soudarded a rannas e dud etre div lodenn : lakaat a reas kant anezho e pep hini eus an div waremm a zo a bep tu d'an hent en ur lavaret dezho :

« Ar re a zo an tostañ da vourk Gwimilio a ranko lezer ar goueriaded da vont a-raok hep ober van ebet, ken na vezo o vont dirazo an diwezhañ eus ar vandenn. Neuze, me 'grio : "Tan !" hag holl a-unan e tennimp. Ne vezo ket diaes deomp bizañ, rak n'eo ket re deñval an noz, ha bern-war-vern e vezint en hent a-zindanomp. Hon tennoù a lakay mesk ha kabal en o zouez ; e-pad ma vezint oc'h esa gouzout eus a belec'h e kouezh glav plom warnezho, ni hor bezo amzer da gargañ ha da

dennañ adarre. Mar kirit bezañ didruez ha sentiñ ouzhin, hini anezho ne dec'ho kuit.

— Bezit dinec'h, kabiten ; evit didruez e vezimp, ha gouzout a rit e sentomp war ar ger.

— Neuze eo mat an traoù. Chomomp bremañ sioul ; gourvezomp e-mesk al lann war ar c'hleuz, gant aon na ve degaset unan bennak a-raok da welet ha n'eus den dre amañ. »

Un eur a yoa edo ar soudarded gourvezet war o c'hleuz, ha den ne deue war-zu enno. Tud Gwimilio o doa gortozet tud ar parrezioù all a-raok mont en hent. Edont o vont da enoeiñ [67], rak krediñ a c'hellit ne dleent ket bezañ en o aez a-dreuz-kof war ur c'hleuz, e-touez al lann, pa glevjont a-bell e-kreiz sioulder an noz, ur vouezh o kanañ :

*Exurge Domine, adjuva nos et libera nos propter nomen tuum.*

Savit, Aotrou, roit dorn deomp ha tennit ac'hanomp a zaouarn hon enebourien evit diskouez peger bras eo hoc'h anv.

Ar beleg : *Deus auribus nostris audivimus :*

Aotrou Doue, gant hon divskouarn hon eus klevet.

Ar bobl : *Patres nostri annuntiaverunt nobis.*

Hon tud-hozh o deus kontet deomp ho madelezhoù.

Ar beleg : *Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto.*

Gloar d'an Tad, d'ar Mab, d'ar Spered-Santel.

« Peoc'h », eme ar c'habiten, « emaint erru. Ne glevit-hu ket anezho o kanañ d'o Doue kozh meuleudioù diskiant ha ne gomprenont ket o-unan ?

— Eo, klevet a reomp kanañ. Nag eo sot tud ar vro-mañ ; nag e tlefent trugarekaat ac'hanomp-ni da vezañ deuet en o bro da dennañ eus o fenn sorc'hennoù ken diot !

— Bremañ avat, chomomp sioul, ar biz war bluenn ar fuzuilh, prest da dennañ pa livirin. »

An divroidi disakret, war o c'hleuz e-mesk al lann, en em guzulie evit lazhañ, evel loened gouez noazus, kristenien vat Breizh-Izel ; koueriaded Gwimilio, Sant-Tegoneg hag ar re all, a deue gant an hent, dinec'h ha dispont, en ur bediñ Doue a-greiz o c'halon.

Tostaat a ra ar c'han ; klevet a reer splamm[68] a-walc'h :

Ar beleg : *Pater de cœlis Deus,*
Doue an Tad eus a uhelder an neñvoù,
Ar bobl : *Miserere nobis !*
Bezet truez ouzhomp !
Ar beleg : *Omnes sancti angeli et archangeli,*
Aelez hag arc'haelez santel,
Ar bobl : *Orate pro nobis !*
Pedit holl evidomp !
Ar beleg : *Omnes sancti et sanctæ Dei,*
Sent ha sentezed an Aotrou Doue,
Ar bobl : *Intercedite pro nobis !*
Erbedit holl Doue evidomp !
Ar beleg : *Propitius esto !*
Bezet, Aotrou Doue, trugarezus en hor c'heñver !
Ar bobl : *Parce nobis, Domine !*
Pardonit ac'hanomp, Aotrou !

Tostaat a ra ar *brosesion,* rak ouzhpenn ar c'han e klever bremañ trouz an dud o vale gant o botoù-prenn hag o tiskenn en Hent Doun. Ne zaleont ket da vezañ dirak ar soudarded ; emañ ar groaz hag ar re gentañ e-kreiz an div renkad. Ar beleg a sav e vouezh, hag ar bobl, o tiskanañ, a laka an Hent Doun da grozal :

Ar beleg : *A subitaneâ et improvisà morte,*
Diouzh ar marv prim hag a deu en un taol,
Ar bobl : *Libera nos, Domine !*
Mirit ac'hanomp, Aotrou !
Ar beleg : *Ab insidiis diaboli,*

Ouzh spioù an droukspered,
Ar bobl : *Libera nos, Domine !*
Diwallit ac'hanomp, Aotrou !

Ar goueriaded keizh a yae dinec'h ; ne sellent ket en-dro dezho ; o c'halon hag o spered a save war-zu an neñv gant o fedenn. Soudarded ar Republik a lugerne o daoulagad e-kreiz teñvalijenn an noz, evel ma lugern lagad ar bleiz war an dañvad a ya da sammañ.

Ar beleg a sav adarre e vouezh hag ar bobl a ziskan outañ :

Ar beleg : *Ab irâ et odio et omni malâ voluntate,*
Diouzh ar gounnar, ar gasoni ha pep c'hoant fall,
Ar bobl : *Libera nos, Domine !*
Pellait ac'hanomp, Aotrou !

N'oa ket echu an diskan gant ar bobl, pa glevjor ar c'habiten o krial a-bouez e benn :

« Tan, soudarded ! »

Daou-c'hant tenn fuzuilh a grozas a-hed an Hent Doun, ha kalz eus a dud hor bro, gwazed ha merc'hed, a gouezhas d'an douar, flastret o fenn, torret o izili, toullet o c'horf... An dud paour ! n'edont ket war evezh, ne ouient petra da ober. Ar re n'oant ket gloazet a selle en-dro dezho da c'houzout petra yoa c'hoarvezet...

Ar c'habiten a grias evit an eil gwech :

« Tan adarre, soudarded ! »

Hag, evit an eil gwech ivez, daou-c'hant tenn a ziskaras tud d'an traoñ, a beurlazhas lod all, e-kreiz an noz, en Hent Doun ! !...

Neuze e savas ur c'hemmesk bras e-touez tud paour hor bro. Anaout a rejont oa dizoloet o menoz hag oa deuet ar Republikaned d'o gortoz evit o lazhañ holl, pa vijent o vont dre an Hent Doun. Ar re n'oant ket gwall dizhet a sammas war o choug ar re a yoa kouezhet en o c'hichen, evit o c'has ganto d'ar gêr, d'o lakaat en

douar binniget, e bered o farrez. Esa a rejont kemeret an tec'h dre zaou benn an hent, mes ar soudarded a yoa dilammet diwar o c'hleuz hag a viras outo. Pet ne voe ket lazhet neuze c'hoazh a daolioù baionetez ! Evelato, strafuilhet-holl, hag aet er-maez anezho o-unan, e teujont a-benn-herr hag a-strob war ar soudarded ; lod a voe gwall lakaet adarre, mes kalz a c'hellas tec'het, hemañ e dad gantañ ouzh e gein, hennezh e c'hoar, egile un amezeg. Lod all a c'hellas skrimpañ[69] war ar c'hleuzioù diouzh an daou du eus an hent hag a yeas da guzhat e-touez al lann ken na deuas an deiz warnezho. Pet den a voe lazhet eno dre drubarderezh ? Pet den a voe merzheriet en deiz-se, abalamour d'o c'harantez evit Doue, war hent Santez-Berc'hed ? Den n'her gouezo biken.

Ha n'eo ket gwir int aet dre bep seurt hentoù, o deus graet an traoù fallakrañ, an traoù krisañ, paotred ar Republik, evit lakaat ar Vretoned da fallgaloniñ ha da dreiñ kein d'an Aotrou Doue ? Ha n'eo ket gwir o deus graet gwellañ ma c'hellent evit diswriziennañ ar feiz eus hor bro ? Mes kaer o doe bezañ kriz, paotred Breizh-Izel a zalc'has mat d'o c'hredenn ha ne soubljont o fenn na dirak gourdrouzoù, na dirak krizder, na dirak tennoù ar Republikaned. Traoù ker kriz hag an dra-mañ a welimp c'hoazh e lec'h all, hag e lec'h all ez oad[70] bet ker start e feiz hon tud-kozh evel e Gwimilio hag e Sant-Tegoneg.

Antronoz vintin, en ur zistreiñ da Vontroulez, ar soudarded a yeas dre vourk Sant-Tegoneg. Goude an taol o doa graet war hent Santez-Berc'hed, e kave dezho e krenje an holl dirazo, hag e rajent eno ar pezh a garjent.

« Bremaik, soudarded », eme ar c'habiten, « e welfot pegement a brez[71] a vezo gant Sant-Tegonegiz da reiñ deomp pep a damm da zebriñ ha banneoù da evañ.

— Ne raio ket an dra-se a zroug deomp, kabiten, rak abaoe dec'h da noz n'hor beus bet griñsenn, ha n'eo ket gwall domm an noz c'hoazh evit chom er-maez da lojañ.

— Nann », eme unan eus ar soudarded, « evidon-me a yoa skornet dija, ha n'em eus gellet tommañ din, nemet a-forzh da lopañ war ar goueriaded.

— Na me kennebeut », eme un all.

— Gortozit », eme ar c'habiten, « a-barzh un eur amañ e vezo karget ho kof deoc'h.

— Gwell a se », eme an holl.

Hag int-i da vale buanañ ma c'hellent war-zu Sant-Tegoneg.

Kerkent ha m'oent en em gavet, ec'h ejont da c'houlenn da zebriñ ha da evañ. Mes lavaret e voe dezho, e pep ti, n'oa na tamm na banne ; n'oa ket bet a amzer c'hoazh da boazhat bara, re vintin oa ; ha n'oa ket a arc'hant en tiez da vont da brenañ gwin na gwinardant da Vontroulez. Hag e gwirionez, an traoù a yoa gorrennet ker pizh, ma n'oe kavet netra e neblec'h : war-c'hed edo an holl eus ar soudarded.

O klevet kement-se, ar c'habiten a yeas droug ennañ hag a c'halvas ar maer d'e gaout.

« Ni a zo soudarded ar Republik hag a rank kaout da zebriñ ha da evañ.

— Bezañ degaset ganeoc'h 'ta neuze », eme ar maer. « E Sant-Tegoneg n'eus na tamm na banne.

— Pa lavaran deoc'h e rankan kaout.

— Ha pa lavaran deoc'h n'eus ket da reiñ deoc'h.

— Klevet hoc'h eus, emichañs, petra zo c'hoarvezet, en noz tremenet, en Hent Doun, war-dro Santez-Berc'hed ?

— Ya, klevet em eus hoc'h eus merzheriet kalz tud dinoaz.

— Mat, ar memes tra a c'hellfe c'hoarvezout amañ, ma ne ziwallit.

— Bremañ eo sklaer an deiz hag e weler ac'hanoc'h... N'hor beus ket kalz aon : Doue n'hon dilezo ket.

— Doue ! Doue ! me a lakaio ac'hanoc'h da ankounac'haat anezhañ.

— Biken !

— Me a lamo a zirak ho taoulagad kement tra a c'hellfe degas soñj deoc'h anezhañ.

— N'oc'h ket evit ober an dra-se.

— Me a lakaio diskar d'an traoñ tour bras Sant-Tegoneg ha freuzañ hoc'h iliz ker kaer, hag er c'hiz-se, ne chomo netra ganeoc'h evit degas da soñj deoc'h eus ho falskredennoù hag eus a ziotachoù an amzer gozh.

— Diskarit an tour ha freuzit an iliz, mar kirit ; da vihanañ e rankfot lezer ganeomp ar stered a zo en neñv, a weler a belloc'h eget hon tour, hag a lavaro deomp bepred eus un Doue hag a roio, er bed all, da bep hini hervez e oberoù war an douar. »

Ar c'habiten a droas kein, hep lavaret ger ; daoust hag aon a grogas ennañ, o klevet maer Sant-Tegoneg o komz er c'hiz-se ? Da vihanañ, mont a reas kuit hep goulenn na tamm na banne.

# EIZHVET PENNAD

## Gouel Mirabeau e kêr Lesneven

Ne gontan deoc'h nemet un nebeudig eus ar reuzioù a reas an dud difeiz en hor bro, rak poan a ra d'ar galon kontañ diotachoù ha diskianterezh lod eus hon tud. Nebeut a zo eus hon ilizoù ha ne voent ket saotret en ur c'hiz bennak. Hoc'h-unan eo aes deoc'h gwelet n'eo ket gaou ar pezh a lavaran. Pa 'z it en un iliz, savit ho taoulagad, hag e welfot, a bep tu, sent dibennet, meinbenerezh ar re vravañ kizellet, torret ha bruzunet a daolioù morzhol diskiant ; gwer livet en ur c'hiz ken dudius, faoutet, e meur a damm, abalamour ma 'z oa warnezho patrom hor Salver, staget ouzh ar groaz. Ha war an hentoù, pet kroaz na welit-hu ket diskaret, torret o divrec'h dre gounnar ouzh an Aotrou Doue ? En ur ger, e pep iliz, e pep lec'h ha dre-holl, e tiverked anv Doue. Kaout a rae d'an dud diskiant-se e c'helljent displantañ eus a galon an den ar soñj a Zoue, abalamour ma ne lezent e anv nag e skeudenn na war goad, na war gwer, na war maen.

Na dit ket da grediñ evelato e ve bet graet an holl diskianterezh difeiz-se gant tud hor bro. Nann. Lezer ober a raent, avat. Ar Breizhad, evitañ da vezañ dispont dirak an tan hag an dir, a zo aonik, spontik-meurbet dirak an divroidi ; pe evit lavaret gwell, ar Breizhad

a lez e skiant-vat a-gostez evit krediñ ha mont da heul an hini a deuio da gontañ dezhañ sorc'hennoù burzhudus, dispar ha diskiant, ma n'eo ket eus e vro, ma ne gomz ket yezh e dudoù-kozh ; abalamour da se ez aed a-unan gant an divroidi a rae en hor bro an traoù fall a gontan amañ.

Gwechall edo an traoù er c'hiz-se ; daoust hag hirio n'eo ket er memes tra ? Deuet, e n'eus forzh peseurt parrez, un divroad bennak, hag e ve ur *blevier,* ur marc'hadour blev, ur marc'hadour krec'hin gozed, hag e ve zoken un troc'her-moc'h e ve, an dra-se ne ra mann, gant ma vezo komzoù gallek, mat pe fall, en e c'henoù, gant ma raio e baotr rok, dreist pep tra ma vez dilhad *aotrou* war e gein, e troio hag e tistroio an holl en tu ma karo, e lakaio tud ar barrez da goll o fenn hag e kaso d'e heul zoken ar re binvidikañ, ha, war o meno, ar re skiantekañ eus ar vro. Ha n'eo ket gwir ?

Mat, mar kavit abeg en ho tudoù-kozh, distroit hoc'hunan war an hent mat, ha kasit d'ar foar, diwar ho tro, kement galouper-bro a deuio da viret ouzhoc'h da vale a-unan gant an dud skiantek eus ho parrez, ha dreist-holl, gant ho peleien karget gant Doue d'hoc'h heñchañ.

Evelato n'oa ket deuet, en un taol, hon tud-kozh da vezañ kriz ha difeiz a-walc'h evit terriñ er c'hiz-se o fenn ouzh ar sent hag ouzh ar c'hroazioù, a-raok oa lamet eus o c'halon, gwellañ ma c'helled, doujañs Doue. Ha setu amañ petra a rejor, e Lesneven, evit dont a-benn a gement-se.

An divroidi milliget, o tegouezhout e Breizh, a sachas e berr amzer kalz a dud war o lerc'h, dre ma ouient pegement e karie ar Vretoned ar pardonioù hag ar goueliòù. Meur a wech o doa gwelet parrezioù a-bezh o vont da bardonañ da Lokrist-an-Izelvet, da Folgoad, da Rumengol ha da feunteun Santez Wendrog [72], e Tre-

lez. Hag e troas en o fenn ober ur gouel en enor da unan eus ar pennoù kentañ eus an Dispac'h, d'an hini anezho a rae muiañ trouz dre ar vro[73]. E anv oa *Mirabeau,* un alvokad glabouser a Bariz. Mes, evel n'oa ket *Mirabeau* tamm heñvel ouzh sent Baradoz an Aotrou Doue, ne felle ket dezho kennebeut e vije e ouel heñvel ouzh goueliοù ar sent kozh. Setu perak e voe embannet e kêr Lesneven, e Plouzeniel, e Folgoad, e Kernouez, e Plouider hag en holl barrezioù all a dro-war-dro, betek e Pagan, ar pezh a zo amañ war-lerc'h :

« Selaouit, paotred a Vreizh, hag e klevfot gwell a « se : Bete vremañ, e welomp ac'hanoc'h, ho chapeled « en ho torn, o vont d'ar pardonioù en ur ganañ kanti- « koù hag a laka an dud da gousket. Er pardonioù-se, « ne glevit nemet sarmonioù hir, enoeüs[74], mat da « vantriñ ho spered ha da lakaat ac'hanoc'h da goll « ho penn dre o diskianterezh. Ni a zo deuet en ho « touez evit tennañ eus ho penn an huñvreoù diot « laket ennañ gant beleien ne ouzont netra ; ni a zo « deuet dre amañ evit sklerijennañ ac'hanoc'h, evit « diskouez deoc'h penaos tremen ar vuhez-mañ hep « disec'hañ, war ho treid, gant an dristidigezh. Ni a ya « da ober ur gouel en enor d'an hini en deus graet « muiañ vad d'ar vro[75]. Mes hor goueliοù-ni ne vezint[76] « ket heñvel ouzh ho re-c'hwi. Ganeomp-ni ne vezo « nemet ebatoù ha c'hoarioù evit diskuizhañ ar c'horf « ha laouenaat ar galon. Ne vezo kanet nemet kanaou- « ennoù a vrezel, a lakay kalon an holl da dridal, ha, da « ziwezhañ, ec'h azezimp holl ouzh an daol evit debriñ, « evel breudeur, ur fest ha ne vanko ennañ na cher- « vad leizh-kof, na gwin kozh da evañ gant ar sku- « dell.

« Kement den a zo e karg a dle dont d'ar gouel a « reomp a Lesneven ; aliañ a reomp ivez an holl da

« zont, kerkoulz an hini kozh hag an hini yaouank, ker-
« koulz ar merc'hed hag ar gwazed [77], kerkoulz ar
« paour hag ar pinvidik.

« Deuit ! Deuit ! Deuit holl ! n'ho pezo ket a geuz. »

Evit reiñ muioc'h a dro hag a lid d'ar gouel, e voe lakaet, e kreiz kêr, etre ar c'hoc'hu hag an iliz, war hent Brest, peder barrikenn war o zal, evel pevar beul, da ober pevar bilier, ha war ar barrikennoù-se, pleñch da ober solier. E-kreiz ar solier-se, war ur piltos koad derv, evit bezañ gwelet a-bell, 'oa lakaet skeudenn, pe batrom *Mirabeau*.

Evel ma 'z oa bet embannet ar gouel en holl barreziοù a dro-war-dro, ec'h en em gavas, en dervezh-se, un engroez a dud e kêr Lesneven. Kement hini a yoa e karg a ranke dont di dindan boan da vezañ torret. Ouzhpenn-se, kalz tud diwar ar maez, dre c'hoant da welet traoù nevez ha da c'houzout penaos e rae ar Republik he goueliοù [78], a zilezas ivez o farrez hag a yeas e kêr. D'ar mare-se, Lesneven a yoa ur gêr vras ha brudet, ur gêr hag a yoa enni tud a vrezel ha tud a lezenn ; er penn kentañ edo eus a gêrioù Bro-Leon.

An Dispac'h he deus he dibennet ; bremañ, an dud a vrezel hag a lezenn a zo aet da Vrest pe da ul lec'h all, hag ar geot a sav hirio, etre ar vein, dre ar ruioù, e kêr Lesneven. Ha n'eus ket aze, Lesneveniz, peadra evidoc'h da drugarekaat ar Republik ?

N'eo ket hep souezh ivez 'ta mar doa kalz tud dirak skeudenn *Mirabeau*.

Kement a ranked da ober a yoa merket penn-da-benn. Lavaret oa peur bale, peur ehanañ ; peur mont a-raok, peur dont a-dreñv ; peur chom er-sav, peur mont war bennoù an daoulin ; peur oa krial, peur oa serriñ ar genoù. Gant ar Republikaned n'eo ket ar galon nag ar skiant a selaoued ; ar pezh a veze gourc'hemennet a ranked da ober, pe e plijo ganeoc'h, pe ne raio ket.

Dezho al *liberte* da c'hourc'hemenn ar pezh a geront, d'ar re all an urzh da sentiñ, e pep tra, evel loened mut, ouzh ar pezh a vez gourc'hemennet dezho. Neuze oa an traoù er c'hiz-se, bremañ emañ er memes tra gant ar memes rumm dud ; an urzh vat hag a-berzh Doue ne deo netra evito ; faltazi an den, n'eus forzh pegen diskiant eo, eo a ra al lezenn.

Hogen, gourc'hemennet oa d'an holl mont war bennoù o daoulin dirak skeudenn *Mirabeau,* pa vije kanet ur son anvet *Marseilhez.* Kerkent ha ma voe klevet ar c'homzoù kentañ eus ar son-se, kabiten ar soudarded, a-c'haoliad war e varc'h, ur blumachenn wenn, glas ha ruz war gern e dok, a grias a-bouez e benn :

« Daoulinit holl ! »

Ha raktal, ar pennoù-bras a gêr a gouezhas holl d'an daoulin, war ar vein. Kollet o doa o fenn, a gredan ; ne ouzon ket e pelec'h edo o skiant-vat... An dud diwar ar maez, avat, a chome sonn en o sav, o zok pe o boned war o fenn, en ur farsal, en ur c'hoarzhin, en ur vadinat evel pa vijent bet o sellet ouzh ur *guriozite* bennak. Paotred Plouneour-Draezh ha paotred Kerlouan, dreistholl, o boned glas war o fenn, o blev hir pleget a-zindanañ, hag o c'horn-butun en e ourl, a c'hoarzhe ken na dregerne al leur-gêr ganto. Boazet diouzh kroz ar morbras hag ar peñseoù, ne raent van ebet, kaer a yoa krial warnezho. Neuze e teuas soudarded d'o c'haout, hag o alias gant komzoù flour da zaoulinañ e-pad ur pennadig bihan. Evel m'o doa c'hoant da welet ar gouel penn-da-benn, en ur genderc'hel evelato da c'hoarzhin ha da gaozeal, evel a-raok, e lakejont ur penn-glin d'an douar ; n'oa ket avat evit adoriñ *Mirabeau* e oa, mes, evel a lavaran deoc'h, evit gwelet penaos ec'h echuje un hevelep diskianterezh.

Neuze e voe un tammig peoc'h.

Edo adarre son ar *Marseilhez* o vont en-dro pa glev-

jor un den kozh o krial, gant herder, ker kreñv ma veze klevet dreist mouezh ar ganerien :

« Bastian ! Bastian ! va mab, deomp d'ar gêr ha lezomp ar re-mañ da ober o brizherezh.

— Ya, ya, deomp kuit », eme un den all ; « ar Republikaned n'eus ganto nemet traoù a-enep ar skiantvat hag a-enep ar feiz ».

An daou zen kalonek-se oa Dider Dindaon, kloc'her Plouider, brudet-meurbet dre ar vro ha karet gant an holl, rak biskoazh ne reas an disterañ droug da zen. D'ar mareoù-se, oa dija aet bras war e oad, ha bokedoù ar garnel a c'holoe e benn, ar pezh ne vire ket outañ da gaout ur galon domm ha leun a nerzh evit stourm ouzh ar falskredennoù.

Egile oa Fañch Vihan, louzaouer brudet dre bevar c'horn ar vro, eus a Gastell da Vrest, adalek Tour ar C'hernig, e-harz ar mor, bete Roc'h Trevezel, war gern Menez Are. N'oa parrez ebet na gomzed enni a Fañch Vihan, ha n'eo ket hep souezh, rak reiñ a rae alioù ha louzeier, evit netra, da gement hini a deue d'her c'haout. Ne laboure ket evit gounit arc'hant, mes evit ober vad d'e nesañ, er gwel a Zoue.

Pa glevas Dider Dindaon un all o respont outañ, e tistroas :

« Te a zo aze ivez 'ta, Fañch Vihan ? » emezañ.

— Ya da, Dider ; me a zo bet kerc'het da zont amañ war zigarez gwelet unan klañv, ha padal, da sellet ouzh diskianterezh eo.

— Ya, ya, gwir a leverez ; an traoù-mañ n'int nemet sorc'hennoù lu ; deomp ac'halenn d'ar gêr.

— Mat a livirit, deomp kuit. Ha c'hwi ho pije biken kredet en divije gellet skiant un den huñvreal traoù ker sot ?

— Birviken james. Mes, klev, ar re-mañ a zo Repu-

blikaned, hag ar rumm dud-se o deus pep seurt soñjoù nemet soñjoù mat.

— Peoc'h a vezo aze », eme kabiten ar soudarded, atav war e varc'h.

« Peoc'h da biv ? eme Fañch Vihan. Da dud hag a gemer Breizhiz evel chatal mut ?

— Er-maez a Vreizh an divroidi ! » eme Dider Dindaon. Deomp-ni hor bro gant hor feiz hag hor Rouanez, deoc'h-c'hwi hoc'h hini, gant ho Republik, mar kirit.

— D'an traoñ ar Republik ! d'an douar *Mirabeau !* » eme Fañch Vihan.

Ha kant mouezh a grias war-lerc'h Fañch Vihan :

« D'an traoñ ar Republik ! D'an douar *Mirabeau !* »

Neuze ez eas kounnar en dud a vrezel. Ar c'habiten a c'haloupe gant e varc'h dre greiz ar bobl ; ar soudarded a dennas o c'hlezeier ; ar gwad a yoa o vont da ruilhañ war bave Lesneven [79], pa grias adarre Dider Dindaon gant e vouezh a gloc'her, kreñv ha nerzhus :

« Deomp kuit, va bugale, deomp d'ar gêr, ha lezomp an diotien-mañ da ober o diotachoù er c'hiz ma kirint. »

Ker buan e savas en o sav ur bagad tud, ne oufec'h ket. Hent Kerlouan, hent Plouneour, hent Landerne, a yoa leun a dud o vont kuit. Pep hini a yae war-zu e gêr, lod droug enno, lod all goloet a vezh o welet petra a raed en o bro, a-ziaraok ken start en he feiz.

Dider Dindaon ha Fañch Vihan a deuas o-daou dre hent Ploueskad, ur strollad tud en-dro dezho.

En ur vont er-maez a gêr, e weljont, dirak e di, Kolaig Leskonnek o tifretal e zivrec'h, evel pa vije kollet e benn gantañ. Kerkent ha ma voe en em gavet dirazañ Didier Dindaon ha Fañch Vihan, Kolaig a c'houlennas diganto :

« Da ... da ... da belec'h e ... ez ... it, gwazed ? »

Kolaig a yoa un tamm saoz.

« D'ar gêr ez eomp, Kolaig », eme ar re-mañ.

— Ma ... ma ... mat a rit. Te ... te ... te Lesneven eo ko ... ko ... kollet hirio o fenn gan ... gan ... gant an dud.

— Her gwelet mat a reomp, siwazh ! Kolaig, hag abalamour da se ez eomp d'ar gêr.

— Gwe ... gwe ... gwell a se. Ha c'hwi, tu ... tu ... tud yaouank, ne ankou ... kou ... kounac'hait[80] james an Aotrou Doue, na ... na ... nag an Aotrou Krist binniget, na ... na ... nag ar Werc'hez Vari. »

Evel a welit, n'edo ket kêr Lesneven a-bezh, war al leur-gêr oc'h adoriñ *Mirabeau.*

Lezomp Dider Dindaon, Fañch Vihan hag o zud da vont da lavaret o fedennoù d'ar gêr, ha distroomp war al leur-gêr da welet penaos ez a gouel *Mirabeau.*

Pennoù-bras kêr, evel m'am eus her lavaret deoc'h, ar re a dlee reiñ skouer vat d'ar bobl ha miret na vije saotret o c'hêr gant traoù ker sot, a gouezhas da gentañ d'an daoulin, evel tud dibenn ha diskiant. Unan hepken a gredas chom en e sav, e dok war e benn. Hennezh oa an aotrou Feburier, barner-a-beoc'h, e Lesneven. Er penn kentañ, den n'en doa taolet evezh outañ ; an holl a yoa troet o fenn da sellet ouzh Dider Dindaon ha Fañch Vihan, o vont kuit gant paotred o bro. Mes pa voe echu an tamm kabal a reas ar re-mañ o vont en o hent, an holl a chomas sebezet o welet an aotrou Feburier, sonn en e sav, e dok war e benn. Aet oa d'ar gouel abalamour ma ranke mont, rak e karg edo ; mes n'en doa ket evit-se kollet e skiant na nac'het e relijion.

Pa welas an holl war o daoulin o kanañ meuleudioù da *Mirabeau,* e krias, a-bouez e benn :

« Idolatriach ! * idolatriach eo kement-mañ ! »

(*) Ar ger *idolatriach* a zo ur ger gallek evit lavaret « reiñ da draoù krouet an enor dleet da Zoue hepken ».

Mar o doa sellet an dud ouzh Dider Dindaon ha Fañch Vihan, e tigorjont brasoc'h c'hoazh o daoulagad da sellet ouzh an aotrou Feburier, ne ehane da grial :

« Idolatriach ! idolatriach ! »

E vignoned a deuas d'her c'haout hag a sache war e zilhad evit ober dezhañ daoulinañ evelto. Mes eñ, digeflusk ha sonn evel ur peul, a grie atav :

« Idolatriach ! idolatriach ! »

An tammoù lakizien eus a gêr hag ar soudarded, a grie ivez :

« D'an daoulin ! d'an daoulin ! Feburier ! »

— Nann, biken ! » eme an aotrou Feburier, gant herder. « Me ne adoran nemet un Doue, krouer an neñv hag an douar. Idolatriach a zo amañ, Aotrounez, idolatriach hepken. »

Ar c'habiten, war e varc'h, a deuas betek ennañ :

« D'an daoulin, Feburier, emezañ ; d'an daoulin.

— Nann, birviken. Ne zaoulinan nemet dirak Doue evit hen adoriñ, pe dirak ar sent evit o fediñ. »

Ur guchenn soudarded, hardishaet o welet hag o klevet o c'habiten, a deuas, d'o zro, d'e gaout, o c'hlezeier en-noazh ganto ha savet a-zioc'h e benn.

« D'an daoulin, Feburier ; dizolo da benn », emezo, en ur ober an neuz da skeiñ warnezhañ.

« Skoit pa gerfot, soudarded difeiz ha diskiant, me ne grenan ket dirazoc'h ; ho klezeier ne reont aon ebet din. James ne zaoulinin, rak ne adoran ha ne adorin nemet un Doue hepken. »

E wreg, an itron Feburier, a yoa e prenestr he zi o sellet outañ, ha n'oa ket evit tennañ he daoulagad diwarnañ. Petra a yae dre he c'halon o welet, er c'hiz-se, he fried war var da vezañ lazhet ? Petra ? Selaouit hag her c'hlevfot. Ne dan ket da esa her c'hontañ deoc'h ac'hanon va-unan. Gwelloc'h e kavan lenn deoc'h al lizher a skrivas, war an dra-mañ, d'an aotrou Floc'h,

person Lesneven, hag he ferson, a yoa, d'ar mare-se, e Bro-Saoz, abalamour m'en doa ranket kemeret an tec'h, dre an abeg n'en doa ket touet heuilh lezennoù dizoue ar Republik :

« Ken alies gwech », emezi, « m'her c'hleven oc'h
« anzav e feiz hag o krial : "Idolatriach ! idolatriach !"
« e kave din e neue va c'halon en ur mor a zudi, hag em
« boa c'hoant da vezañ bet en e gichen, krog en e
« vrec'h, hor bugale en-dro deomp. Fouge a yoa ennon
« o kaout ur pried ker kalonek. Pa welis e kemere
« an traoù un dro fall, e lakis va div verc'h ha va
« daou baotrig war o daoulin, evit pediñ Doue da
« reiñ nerzh ha kalon d'o zad da harzañ betek ar marv,
« mar doa ret. Ar c'hlezeier a luc'he a-us d'e benn. Dek
« soudard, o c'hontet mat em eus, a dro beg o fuzuil-
« hoù war-zu ennañ ; krediñ a raen edont o vont d'e
« zrailhañ ... ha va c'halon a zaouhantere etre ar spont
« hag al levenez ! ... Klask a raen parañ va daoulagad
« war e re evit lavaret dezhañ, dre sin, e kaven mat
« ha kaer ar pezh a rae, hag ec'h alien anezhañ da
« genderc'hel. Abaoe en deus lavaret din n'en doa
« sellet ouzhin nemet div wech hepken, gant aon,
« emezañ, na vije deuet ar gwel ac'hanon da voukaat,
« da deneraat e galon ha d'hen dinerzhañ, pe d'hel
« lakaat da ober un dra bennak a re dre garantez
« evit ar relijion. »

Fañch Vihan ha Dider Dindaon o doa, en ur vont kuit, lakaet un tamm kemmesk e-touez an dud : kom-zoù ha skouer an aotrou Feburier a zigoc'hennas daou-lagad kement den diwar ar maez a yoa c'hoazh chomet war leur-gêr Lesneven. Holl e savjont en o sav en ur grial evel an aotrou Feburier.

« Idolatriach ! Goaperezh ! Idolatriach ! »

Ar gouel a echuas e-kreiz an hu hag ar mallozhioù a laoske mignoned ar Republik. Kement hini n'edo ket

o chom e kêr Lesneven, a en em dennas d'ar gêr buanañ ma c'hellas.

Pa oa aet pep hini en e hent, pa ne chomas mui, e Lesneven, nemet tud kêr ha Republikaned diroll, ar soudarded a falvezas dezho lakaat an aotrou Feburier da baeañ, dre ar marv, an dismegañs en doa graet war *Mirabeau* ha war ar gouel burzhudus graet en e enor.

An aotrou Feburier a yoa chomet en e sav, evel a-raok, e dok war e benn, e-kreiz al leur-gêr, da sellet ouzh an dud diwar ar maez o vont pep hini d'e barrez. N'oa ket deuet zoken en e benn ar soñj da dec'het kuit. Evel-se oa aes d'ar soudarded her c'haout. Dont a rejont war-zu ennañ evit her lazhañ[81] raktal, pe, d'an nebeutañ, evit her c'has ganto d'ar prizon. Mes kaout a rejont tud da zerc'hel penn outo. An aotrou Feburier, abalamour d'e vadelezh ha d'e garantez evit ar paour, abalamour d'e eeunder e-keñver an holl en e vicher a varner-a-beoc'h, a yoa brudet-mat e kêr ha karet kerkoulz gant ar pinvidig evel gant ar paour. Dre-se, pa dosteas ar soudarded evit kregiñ ennañ, ar *C'hard nasional* a Lesneven, a yoa ivez o armoù hag o fuzuilhoù ganto, a lavaras groñs ha dichek e tennjent didruez war ar soudarded, mac'h esajent ober an disterañ droug d'an aotrou Feburier. Hag ar soudarded a rankas plegañ.

Kalon Lesneveniz n'oa ket fall. Touellet oant bet gant divroidi fallakr ; aet oant d'o heul war an hent fall. Ur gomz kalonek a-berzh an aotrou Feburier, a voe a-walc'h evit o sklerijennañ hag o degas war an hent mat.

Ouzhpenn, gourdrouz a rejont. Ar *C'hard nasional* a deuas zoken da ambroug an aotrou Feburier betek e di, hag ul lodenn anezho a chomas, e-pad an noz, d'hen diwall a-enep livastred kêr hag an Dispac'herien kounnaret.

*Mirabeau* a chomas e-unan, e-kreiz al leur-gêr, war e biltos koad ha war e beder barrikenn !

Ne oufen ket lavaret deoc'h peur nag e pelec'h zoken eo marvet an aotrou Feburier. Krediñ a c'hellomp eo marv evel ur sant hag emañ bremañ e baradoz an Aotrou Doue. E vugale a rank bezañ holl marvet dizimez. E verc'h koshañ, Frañseza Feburier, he deus tremenet he buhez oc'h ober vad da beorien Lesneven, hag en ur vervel, he deus roet he zi, ti he zad, d'an iliz evit lojañ ar veleien, hag eno emaint hirio o chom.

# NAVET PENNAD

## Konk-Leon

Traoù ker sot, ken dibenn ha ken difeiz hag an traoù a gontan deoc'h, ne dleent ket lezer dinec'h skiant an dud vat er vro. Abalamour da se e kleved un tamm grozmol[82] e-touez ar bobl. Mes ouzhpenn an traoù diot-se a rae an divroidi degouezhet e Breizh, meur a dra all a c'hoarvezas c'hoazh er bloaz war-lerc'h. Gwell e kavan kontañ deoc'h, a-raok mont larkoc'h, ar pezh a c'hoarvezas e Konk-Leon. Traoù ker kriz hag ar re-se a erruas e meur a lec'h, ha yenaat a ra kalon un den en e greiz ouzh o c'hontañ ; ne lavarin deoc'h nemet an dra-mañ :

Gwelet a raed, er parrezioù diwar ar maez, bandennoù tud, pemzek pe ugent asambles, ganto armoù ha fuzuilhoù. Anvet oant dre ar vro an *arme noar* (ger galleg evit lavaret an *arme du,* evel-se oant anvet dre ar vro). Dre ma 'z aent, an holl a grene, a dec'he, pe a en em guzhe, rak n'oa ket krisoc'h tud war an douar eget ar re-mañ. Ne raent nemet laerezh an arc'hant, deviñ an tiez ha lazhañ[83] an dud pa glaskent miret outo ober o fallagriezh. Ne oufen ket lavaret deoc'h pet bandenn a yoa er c'hiz-se dre ar vro, na kontañ deoc'h

an drederenn zoken eus o gwalloberoù. Lavaret em beus deoc'h perak. Ne lavarin deoc'h nemet ur ger hepken eus ar vandenn a yoa aet eus a Vrest war-zu Lokournan ha Goueled-Leon.

Me 'gred e rankent bezañ bet oc'h ober o zro war-zu Plougonvelen ha Plouzane, rak war-dro eizh eur diouzh ar mintin, goude bezañ karget mat o c'hof ha lipet meur a vanne, ec'h en em gavjont e-tal kouent Sant-Vazhe, war riblenn ar mor, e-keñver kêrig vihan Konk-Leon. Eno, en ur park, oa ur paour kaezh kozh o keuneuta a-hed ar c'hleuz. Dastumet en doa dija ur gazeliad bodoù-lann, hag e lavare outañ e-unan :

« Bremaik, en ur virviñ va banne soubenn ar brignen, me a c'hello tommañ va izili morzet gant ar yenien hag ar gozhni. »

Ar paour kaezh kozh ne ouie ket oa tud fallakr o sellet outañ.

Unan eus an *arme noar* her gwelas, ha ker buan e lavaras d'e gamaraded :

« Setu ahont unan hag a ve brav da ziskar, avat. »

Koulskoude n'eo ket ar gwel eus ar paour kaezh eo a dlee hen aliañ da ober droug dezhañ, rak kozh ha daoubleget-holl, evel ma oa, ne c'helle ober aon ebet da zen. Ne dlee ket soñjal, kennebeut, oa kalz arc'hant en e c'hodelloù, rak ouzhpenn ma 'z oa toull e zilhad e meur a lec'h, e vije bet nec'het an hini en divije ranket lavaret pe liv en doa bet an tamm mezher kentañ en doa gwriet ar c'hemener p'edo oc'h ober ar porpant-se, ker peñseliet oa. N'eus forzh, sevel a reas e fuzuilh d'e skoaz, bizañ a reas en ur lavaret d'e gamaraded :

« Sellit, paotred, penaos e tiskaran-me va den d'an douar. »

An tenn a grozas hag ar paour kaezh a ruilhas d'an douar, e benn war e gazeliad lann sec'h.

N'oa ket evelato marv-mik. Ar soudard digalon a

gargas adarre e fuzuilh, hag a lavaras da bevar all dont d'e gaout evit tennañ a-unan gantañ war ar paour.

Kement-se a badas ur pennadig, hag e-pad ar pennad-se, an hini kozh a ruilhe war an douar oc'h esa sevel [84]. Siwazh ! n'oa ket evit hen ober ; e feson oa bet gwall dizhet ! Her c'hlevet a raed avat o lavaret a vouezh uhel :

« Jezuz ha Mari, war va marv va sikourit ! »

A-barzh nebeut oa ar pemp muntrer a-renk : pemp tenn a voe tennet en un taol, hag ar paour kaezh kozh a voe drailhet.

C'hwi a gav deoc'h marteze e voe un tammig truez bennak outañ ? O ! nann. Anat oa ez oa marv, hag an *arme noar* a yeas adarre gant he hent hep ober muioc'h a van eget pa n'he divije lazhet nemet un touseg.

Goude bezañ bet o klask krog war-dro bourk Lokrist, edont erru da Gonk pa weljont en o raok, war an hent, ur vaouez kozh, ganti he fod trutell en un dorn, hag ur vazh haleg, rostet he beg gant an tan, en dorn all evit en em harpañ. Mont a rae a-hed an hent en ur jilgammat ; bep paz a rae, ez ae war he fenn, ar baourez kaezh, hag, anez he bazh, pell a yoa e vije kouezhet d'an douar. Bet oa e bourk Lokrist o klask ur banne laezh da soubañ he merenn, hag edo erru d'ar gêr.

« Sell 'ta », eme unan eus *ar re ruz* a yoa o tont war he lerc'h, « setu amañ unan hag a ve mat da ober parez d'an hini kozh a zo chomet du-hont da ober e vec'h lann.

— Ya da, eme un all, gwir a leverez. Henhont a zo o klask lann da aozañ merenn, hag houmañ a zo bet o kerc'hat laezh da soubañ anezhañ. Kasomp anezho o-daou da verniañ fenoz da di Lusifer, d'an ifern, mar deus un ifern bennak. »

Hag an holl a zirollas da c'hoarzhin o klevet komzoù ker kriz ha ken digalon.

Ar baourez kaezh o klevet anezho o c'hoarzhin, a zistroas he fenn, harpet war he bazh haleg ; ober a reas ur sell ouzh al laeron a yoa war he lerc'h. Mes ne reas van ebet evit o gwelet nag evit o c'hlevet. Rak petra he divije-hi aon ? Petra he doa-hi da goll ? N'he doa ket un diner toull war he anv, hag, evel a lavare d'he amezeien, gwelloc'h e kave mont gant Doue d'e varadoz, eget bevañ war an douar er baourentez en ur stlejañ he gar gamm war he lerc'h dre ma 'z ae. Abalamour da se ne reas van ebet hag e kendalc'has [85] da vale ken disoursi ha ken dinec'h evel pa vije bet en he zammig ti, a-us ar c'hae, o sellet ouzh ar mor e porzh Konk.

Klevet a-walc'h a rae trouz ar fuzuilhoù ha chaok ar soudarded ; mes petra a rae an traoù-se dezhi ? Mont a rae en ur jilgammat, harpet war he bazh haleg, hep treiñ nag a-gleiz nag a-zehou. Ne ouzon ket hag hi a vije zoken troet en tu pe du eus an hent evit lezer da vont e-biou dezhi ar vuntrerien n'edont ket dek paz ken war he lerc'h, pa glevjor [86] daouzek pe bemzek tenn fuzuilh en un taol...

Ar baourez a gouezhas d'an douar gant he fodad laezh, toullet he fenn, drailhet he c'horf gant n'oun dare pet boled fuzuilh, he bazh haleg troc'het dre an hanter...

Ne fiñvas ket an disterañ.

P'edo he muntrerien o vont e-biou dezhi, tri pe bevar anezho o devoe c'hoazh ar c'hrizder [87] da reiñ dezhi pep a daol troad !

Hag ar baourez kozh a chomas astennet e-kreiz an hent, poulladet ar gwad a-zindani.

An *arme noar* a yoa boazet da ober taolioù er c'hiz-se evit lakaat an dud da grenañ dirazo. Hag, e gwirionez,

e Konk e krene an holl pa glevjor [88] edo erru e kêr an *arme noar,* goude bezañ graet, war o hent, daou vuntr eus ar re grisañ, rak en o raok oa en em gavet e kêr ar c'heloù eus an torfedoù o doa graet en ur zont.

Petra a rejont betek an abardaez e kêr Konk ? Ar pezh a raent dre gement lec'h ma tremenent : laerezh, debriñ, evañ hag heskinañ an holl.

E-pad m'edo paotred ar Republik o c'hoari ar vazh dre gêr, un den yaouank, anvet Roparzh Menguy, mab da Herve, troet e spered o welet kement all a grizder, a deuas en e benn ar c'hoant da lakaat al laeron fallakr ha digalon-se da baeañ ker da vihanañ an daou vuntr o doa graet e parrez Konk.

Hemañ oa taol kentañ Roparzh Menguy ; mes n'eo ket an diwezhañ, hag e Goueled-Leon, e anv a zo chomet brudet-meurbet evel kristen mat hag enebour an Dispac'herien hag an dud fall.

E-pad m'edo an *arme noar* o laerezh e ti ar re binvidik, Roparzh Menguy a yae, e kuzh, eus an eil ti d'egile. Gervel a rae d'e gaout, e kement ti ma 'z ae, an dud a galon — ha n'eo ket tud a galon a vanke e kêr Konk —, lavaret a rae dezho ar pezh en doa c'hoant da ober ; lavaret a rae dezho e felle dezhañ terriñ o fenn ouzh bandenn an *arme noar* a-bezh, en un taol, evit miret outo da ober droug hiviziken.

Ne voe ket pell evit kaout tud, ha tud a galon, m'hen tou deoc'h. Pep hini en em hastas da gempenn e fuzuilh ; an hini n'en doa ket, a yae da glask, ha kaout a rae, rak war bord ar mor, e pep ti peurvuiañ, e vez ur fuzuilh evit tennañ, e-pad ar goañv, war an houidi gouez a deu, eus ar mor don, da glask o zamm boued war an douar.

Tostaat a rae an abardaez ; an *arme noar* a gendalc'he da laerezh, da zebriñ, da evañ ha da ober droug d'an dud e kêr Konk.

Roparzh Menguy, eus e gostez, a yoa gant e dud, daou-ugent den, kontet-mat, kalon en o c'hreiz ha youl en o fenn, en ur c'hraou da dud ar Poder, e Kreac'h ar Stank, a-zehou d'an hent pa 'z eer eus a Gonk da Lokournan.

« Erru an abardaez warnomp », eme Roparzh Menguy ; « ne zaleo ket ar vuntrerien fallakr ha digalonsont[89] da vont en o hent. Bet int oc'h ober o reuz dre Blouzane, ne zistroint ket 'ta dre an tu-se ; ne daint ket dre an traezh da Bloumoger, ne ouzont ket an hent. Va c'hredenn-me eo ez aint war-zu Lokournan. Mat, neuze e rankint tremen dre bont Keryann. Eno o gedan, hag eno e kavint o marv, mar sentit ouzhin, m'hen tou deoc'h.

— Eo, eo, sentiñ a raimp, kement a giri a vezo graet, Roparzh Menguy, hag e ve mont d'ar marv e ve.

— Nag ho kas d'ar marv, na mont ganeoc'h d'ar marv, n'eo ket va soñj. Fourrañ plom kalet ha yen e penn ar vuntrerien a ouzoc'h, o douarañ holl, evel chas klañv, hennezh eo va menoz.

— Brav, brav, Roparzh Menguy, da zorn din ma stardin anezhañ. Te, evidout[90] da vezañ yaouank c'hoazh, a zo den a benn hag a galon.

— Bizomp mat, ha skoomp eeun ; diwallit da grenañ ; arabat eo e vankfe hini e zen.

— Bez dinec'h, Roparzh Menguy, va fuzuilh-me a zo a zaou denn, ha, m'hen tou dit, daou zen ivez a ziskarin.

— Ho klevet a ran, ha va c'halon a drid em c'hreiz ouzh ho klevet ; mes tennañ war dud n'eo ket tennañ war houidi gouez eo. Tennañ war un den ... Un dra griz eo kement-se, hag ho torn a c'hellfe krenañ.

— Hon dorn-ni krenañ ?

— Ya, ya. Tennañ war dud !...

— Daoust ha tud eo ar vandenn loened gouez a zo

degouezhet er mintin-mañ e Konk, goude bezañ lazhet, war o hent, daou baour kaezh kozh ne raent, ha n'oant evit ober, droug ebet dezho ?

— Nann, nann », eme an holl a-bezh, « ar re-se n'eo ket tud int : kentoc'h e vent diaouloù dislonket gant an ifern.

— D'ar groug, d'ar marv, ar vuntrerien.

— A-walc'h eo kement-mañ ; barnet int. C'hoant hoc'h eus 'ta e vefen-me lakaet da vestr warnoc'h ?

— Ya, ya, Roparzh Menguy. Te eo ec'h eus savet an taol-mañ, dit-te [91] eo d'e gas da benn. Holl e sentimp ouzhit ha kement a liviri a vezo graet.

— Mat, setu amañ petra a raimp : kargomp da gentañ hor fuzuilhoù ha kargomp anezho mat. Goude-se e tiskennimp, a-hed ar c'hleuz, d'an traoñ, dre bark ar Stank ; mont a raimp en tu all d'an dour da guzhat e lost koad maner Keryann. An Aotrou de Kersaozon, pa deuio en-dro d'ar gêr, ne lavaro netra deomp. Eno e chomimp da c'hedal. Pa vezo an *arme noar* treuzet ar ganol ganti, pa vezint o vont da sevel d'ar c'hrec'h, en tu all, war-zu Lokournan, war ur ger eus va genoù e skoimp a-unan, en un taol, war ar vuntrerien difeiz ; pep hini a vizo e zen hag hen diskaro. Mar chom unan bennak en e sav, ar re o deus fuzuilhoù a zaou denn, a skoio raktal warnezho evit o douarañ evel o c'hamaraded. Arabat eo ez afe unan hepken kuit.

— Tridal a ra hor c'halon en hor c'hreiz ouzh da glevet, Roparzh Menguy, ha mall hon eus da skeiñ war an *arme noar*.

— Mat, neuze, deomp en hent, ha deomp sioul gant aon da vezañ na gwelet na klevet. Mes a-raok, lavaromp a-unan hag a galon ur *Bater* hag un *Ave Maria,* evit diskouez d'an Aotrou Doue ha d'ar Werc'hez Vari n'emaomp ket oc'h esa ober droug ; ne reomp nemet difenn, gant lealded, hor bro hag hon tud. »

Hag an daou-ugent den yaouank a Gonk, war bennoù o daoulin, dizolo o fenn, harpet war o fuzuilh, a lavaras a galon ur *Bater* hag un *Ave Maria.* Goude-se e savjont en o sav, ha Roparzh Menguy a lavaras dezho :

« Diskarg eo hor c'halon dirak Doue, deomp ivez 'ta en hent dispont ha dinec'h.

— Ya, deomp en hent ha diskaromp d'an douar an dud digalon deuet er vro evit lazhañ[92] tud kozh ha paour ne raent droug ebet dezho. »

N'oa ket gwall bell abaoe m'edont e koad Keryann ; amzer o doa bet hepken d'en em renkañ a-hed ar c'hleuz, ha da ober pep a riboulig da veg o fuzuilhoù, dre greiz ar c'harzh, evit gellout gwelet mat en hent bras, pa glevjont o tont diouzh tu Konk ur chaok hag ur cholori ker skiltrus ha youc'herezh paotred ar Sabad, en nozvezh m'o doa kaset ganto ur c'hemener da goaniañ, en ur foennog distro, leun a lagennoù. Anat oa ez oa ar re-se an *arme noar.* Dont a raent buan a-walc'h, rak tostaat a rae an noz. P'oant en em gavet war bont Keryann, unan anezho, o sellet ouzh al lenn a zo a-zehou d'an hent, a c'halvas ur c'hamarad dezhañ :

« Sell 'ta, Bombañs », emezañ, « na bravañ lenn !

— Ya, ul lenn dour ! Peu ! An dour n'eo ket mat ; gwelloc'h e vije ul lenn gwin-ardant.

— Daoust ha ne 'c'h eus ket bet a-walc'h a winardant da evañ ? N'eo ket an dra-se am eus c'hoant da lavaret dit. Soñj ec'h eus a Doull al Lakez, e-harz Pont Krist, war hent Ploueskad ? Ankounac'haet ec'h eus ar c'hoarzh hor boa graet eno gant ur vaouez kozh, a raed ur *seur* anezhi ?

— Nann, mestr, n'em eus ket ankounac'haet hor boa taolet ur vaouez kozh, ur chapeled stag ouzh he c'hostez, e kreiz Toull al Lakez, hag edomp, hon-ugent, pep a geuneudenn ganeomp, en-dro d'an toull, evit miret outi da zont er-maez.

— Krak, an dra-se eo. Me ’gav din, Bombañs, gwelet c’hoazh an hini gozh oc’h astenn he daouarn, hag, en ur zisteuler an dour he doa evet e-pad m’oa bet oc’h ober he zro e goueled an toull, o tispourbellañ he daoulagad da sellet ouzhomp. Pebezh c’hoarzhadenn a save en hon touez, pa c’helle unan ac’hanomp reiñ dezhi un taol peul war he fenn evit he c’has adarre da ober un dro all d’ar goueled !

— Mat, mestr, me a c’hoarzhe ivez evel ar re all, mes evelato, me em boa truez outi.

— Truez, Bombañs ! O ! o ! N’out mat nemet da gargañ da gof, evel a welan. Pa vezo ret, evit difenn ar Republik, reiñ un taol kleze, pe tennañ un tenn fuzuilh, Bombañs a yelo da guzhat ; aon en devezo da ober zoken un tamm hillig d’an noblañs ha d’ar veleien a yoa ker kriz e-keñver ar bobl.

— Nann, mestr, Bombañs, ma kav mat e vanne, a zo evelkent en e greiz kalon ur republikan. Ha n’hoc’h eus ket a soñj eus an Itron Koatañskour, a vaner Keryann, e parrez Sant-Nouga [93] ? Piv en doa dalc’het he zreid dezhi da rostañ en tan, ken n’he doa lavaret e pelec’h oa kuzhet he arc’hant ?

— Ya, an dra-se az poa graet ; mes abaoe, e feson, eo aet da galon da netra.

— Nann, n’eo ket gwir. Gourc’hemennit n’eus forzh petra, hag e welfot eus kalon atav e kof Bombañs.

— Perak ’ta e leverez ez poa truez ouzh al leanez kozh hor boa beuzet e Toull al Lakez ?

— Ne oufen ket evit her lavaret deoc’h. Mes ne ankounac’hain biken an taol-lagad a roas din, p’edo, evit ar wech diwezhañ, o vont d’ar goueled.

— Kas an huñvreoù-se eus da benn. M’am bijenme [94] gouezet oa amañ, ken tost da Gonk, ul lenn ken don, me am bije degaset ganen an Aotrou Maze-Launay kozh, an hini hon eus ranket troc’hañ ur skouarn

dezhañ evit kaoutdigantañ ur skudellad pezhioù daou skoed hepken. Kalz muioc'h a arc'hant a yoa en e di, me her goar mat ; goap en deus graet ac'hanomp, ha ni, d'hon tro, hon divije graet goap anezhañ e-pad ma vije bet o veuziñ el lenn-mañ.

— Gwir a livirit, mestr. A-vec'h en deus roet deomp a-walc'h evit paeañ hor c'hoan e-verr, e kêr Lokournan.

— Ya, Bombañs, ma rankomp paeañ hor c'hoan ; mes me 'gred e koagnimp evit netra adarre fenoz. »

Ya, evit netra o doa koaniet en nozvezh-se an *arme noar*.

Edont o pignat, war div renkad, disoursi ha dinec'h, krec'h Keryann, pa glevjont ur vouezh o krial ken na dregerne an draonienn ganti :

« Tan, paotred Konk ! »

Krozal a reas koadoù Keryann hag an aod betek Konk ; an hent bras a yoa leun a voged, ha, dreist ar moged, e weled war gleuz ar c'hoad penn daou-ugent den prest da dennañ adarre.

Ne voe ket ret. Tizhet-mat oa d'he zro an *arme noar ;* n'oa ket chomet unan hepken en e sav : astennet oant holl war an hent, marv-mik.

Roparzh Menguy hag e baotred kalonek a deuas d'ar gêr da lavaret d'o zud ne deuje ken an *arme noar*-se da laerezh, da zeviñ na da droc'hañ skouarn den ebet dre ar vro.

Antronoz, ur guchenn dud a gêr Konk hag a-ziwar ar maez, a yeas da ober un toull bras e koad Keryann. Eno, evel gagnoù, bern-war-vern, e voe taolet ar *republikaned ruz ;* ne deuas e penn den ebet ar soñj d'o c'has d'an douar binniget.

Lavaret a reer ez eus savet ur renkad gwez eus ar re gaerañ el lec'h m'oant lakaet en douar.

Ar Republikaned a nac'ho an *arme noar* evit bezañ a-du ganto, — koulskoude, e meur a lec'h eus c'hoarve-

zet traoù ker kriz hag e Konk. — Nac'h a zo aes, mes diskouez ne wrie ket war ar memes torchenn *ar re ruz* a gomzan anezho hag ar Republikaned all, n'eo ket ken aes. Her c'hompren a rit kerkoulz ha me ; ne gaved ket brav kaout a-du ganeoc'h tud hag o deus graet torfedoù ker bras ; mes, e feson, ar Republik a rank bezañ mamm da gement den fall a zo en hor bro ; a-zindan he divaskell da vihanañ ec'h en em lakeont holl. Evit her gwelet ker sklaer hag an heol, it d'ar galeoù, d'ar prizon ; esait lakaat ar re a zo eno, en tiez-se, da grial : « Bevet ar Roue ! » Hini ne zigoro e c'henoù. Lavarit dezho krial : « Bevet ar Republik ! » ha ker buan, kement genoù a zo a zigoro hag a youc'ho : « Bevet ar Republik ! » Koulskoude, me 'gred n'eo ket en tiez-se emañ an dud gwellañ [95] eus hor bro.

Hirio en deiz, kerkoulz war ar maez evel e kêr, pa welfot un den mezv, astennet gant e gorfad war an hent, skoit war e skoaz, savit-eñ en e sav, aliit anezhañ da lavaret : « Bevet ar Roue ! » hag e welfot anezhañ o treiñ e benn en ur grial : « Bevet ar Republik ! » Ar memes tra a glevfot gant ar galouperien-noz [96] a weler o redet an hentoù, lod evit ober fallagriezh, lod all evit laerezh madoù an nesañ.

Ar pezh a lavaran amañ n'eo ket evit lavaret deoc'h eo tud fall kement hini a zo a-du gant ar Republik, mes evit diskleriañ deoc'h ha d'an holl eo ez a a-du gant ar Republik, kement den fall a zo er vro. Setu perak Yann Pennorz ne vezo biken republikan [97], rak ne gavo biken aes mont mesk-e-mesk gant ar vezvierien, ar galeounerien [98], ar vuntrerien, an dud diroll ha difeiz.

## DEKVET PENNAD

### Lokournan ha Porspoder

Dont a rankan bremañ war va c'hiz, rak, evel am eus lavaret deoc'h, aet on un daou vloaz bennak a-raok, evit diskouez deoc'h en un taol, peger kriz tud a yoa deuet en hor bro da heul ar Republik.

Mar hoc'h eus soñj, em eus lavaret deoc'h, er penn kentañ eus va c'hont, oa deuet e penn ar Republikaned lakaat ar veleien da zilezer hon Tad Santel ar Pab hag an eskibien evit sentiñ outo hepken. Ha war gement-se, goude bezañ kontet deoc'h penaos oa marvet gant e c'hlac'har an Aotrou Conan de Saint-Luc, eskob Kemper, ha penaos oa tec'het an Aotrou de la Marche, eskob Kastell, evit mont da Vro-Saoz, on aet en ul lamm eus a Gastell da ober, da gostez Treger, un dro hag a zo padet pell. Dont a rankan war va c'hiz, evit lavaret deoc'h petra zo c'hoarvezet en hor bro, pa deuas ar Republikaned da lavaret d'hor beleien e rankent dilezel hon Tad Santel ar Pab hag hor gwir eskob evit sentiñ ouzh lezennoù ar *c'houarnamant* hepken.

Ar pennoù-bras, degaset eus a Bariz evit renañ Breizh-Izel, a yoa o chom e Brest. Dre an tu-se ivez e voe skoet an taolioù kentañ. Kaset e voe, war ar maez, bandennoù soudarded da lakaat ar veleien da douiñ sentiñ ouzh lezennoù ar Republik, pe d'o degas

ganto d'ar prizon. Evel-se, kastell Brest ne zaleas ket da vezañ karget a veleien, rak dibaot oa ar re a blege da urzhoù ken dizoue. Ne c'hellan ket o envel holl deoc'h. Mar hoc'h eus c'hoant da c'houzout o anvioù, lennit al levr en deus skrivet, war an amzerioù-se, e Breizh, an aotrou Levot, eus a Vrest. El levr-se e kavfot meur a dra ha ne gontan ket deoc'h amañ. An aotrou Levot, en e levr, hervez va c'hredenn-me, a zo demdost a-du gant ar Republikaned ; zoken en deus evel un tamm c'hoant da wennaat lod eus an traoù kriz o deus graet er vro, hag evelato, n'eo ket evit nac'h o deus graet gwall draoù. Mat, e levr an aotrou Levot, e-touez kement all a anvioù, e kavor, diwar-dro Brest, anv person Gwipavaz, person Plabenneg, kure Gwiler, kure Ploumoger, kure Lanrivoare, etc., ha meur a veleg all n'em eus ket bremañ soñj eus o anv.

Mar gelle ar soudarded kregiñ e meur a veleg, ne deuent ket evelato a-benn eus o zaol e kement lec'h ma 'z aent. Pa en em gavjont e Lokournan, an aotrou Poullaouek, person ar barrez, a yoa gant e oferenn. Mont a rejont war-eeun d'an iliz. An aotrou person a yoa e kreiz e oferenn. Marteze en doa klevet trouz tud o tont en iliz, mes ne reas van ebet. E spered hag e galon a yoa gant Doue hag e aelez ; ne yeas na buanoc'h na goustatoc'h ; ha pa oa echu e oferenn, pa zistroas da reiñ e vennozh d'an dud, he roas kerkoulz d'ar soudarded evel d'ar re all, hep sevel zoken e zaoulagad da sellet outo. Kerkent ha ma voe echu gantañ, e tiskennas diouzh an aoter hag ez eas war-eeun d'ar sekretiri [99], evit lamet [100] e zilhad oferennañ. Ker buan, ar soudarded, mall bras ganto, a ya war e lerc'h hag o deus c'hoant da lammat warnañ raktal. Ur c'hloc'her a benn hag a galon a yoa e Lokournan. Pa welas edod o vont da gregiñ en aotrou person, e reas van da vezañ ker republikan hag ar soudarded, hag e lavaras dezho :

« Paotred, paotred, n'eo ket amañ eo deomp chom, ar beleg-mañ n'eo ket evit tec'het, re a dud omp enep-tañ e Lokournan. Gwell eo deomp mont da gentañ d'e di da dañva e win ha da welet ha mat eo al lein a zo aozet dezhañ.

— Gwir a leverez », eme kabiten ar soudarded ; « deomp d'e di da zebriñ pep a damm ha da evañ pep a vanne evit kreñvaat ac'hanomp. Hag ouzhpenn, hemañ, ar beleg-mañ, a ziredo war hor lerc'h, rak aon en devezo na dafe e arc'hant ganeomp.

— Mat a livirit », eme ar c'hloc'her. « Na c'hwi a zo un den a skiant, kabiten !

— Her lavaret a c'hellez, va den ; me am eus dija gwelet meur a hini. »

Hag ar c'habiten a frize hag a gordigelle e varv en ur sevel war e seulioù.

Kerkent ez eas an holl eus ar sekretiri, ar c'hloc'her hag ar c'habiten er penn kentañ, hag an aotrou Poullaouek a chomas e-unan. Ne chomas ket pell evelato. Ker buan ha m'oa aet ar soudarded d'ar presbital, ec'h en em ruzas er-maez eus an iliz, ha, kuzhet gant ur guchenn tud vat, e c'hellas, a-barzh nemeur, mont kuit eus a gêr. Ur wech aet kuit eus a Lokournan, ec'h en em lakeas da vale lijerañ ma c'helle. Ne oufen ket lavaret deoc'h dre be hent oa aet ; ar pezh a zo gwir, eo pell a-raok m'oa noz, oa en em gavet e Larred, neuze parrezig vihan, dianket war ar maez, hag hirio chapel a barrez Porspoder. Eno e chomas e kuzh e ti an aotrou person, e gamarad kozh.

E-pad m'edo an aotrou Poullaouek o vont war-zu Larred, ar soudarded a zebre, a eve hag a lakae ar presbital war an tu enep. O welet ne gavent ket a arc'hant, ha ne deue person ebet war o zro, e teuas un tamm nec'h dezho ; dont a rejont d'an iliz ; n'oa den e-barzh, nag aotrou person, na den all ebet. Ma n'hoc'h

eus biskoazh gwelet droug e den, n'ho pije nemet bezañ bet neuze e iliz Lokournan, hag ho pije gwelet. Ne c'hellan ket lavaret deoc'h ar sakreoù nag ar mallozhioù a voe neuze laosket el lec'h ma ne gleved a-ziagent nemet kuzulioù mat, meuleudioù Doue ha kanaouennoù santel. Klasket e voe an aotrou person e pep lec'h, betek en tour zoken ; goude-se e voe furchet kement ti a yoa e kêr, mes atav en aner, rak, gouzout a rit, d'ar mare-se, an aotrou Poullaouek a yoa pell dija war hent Larred.

Ar c'hloc'her a c'hoarzhe en e galon hag a lavare outañ e-unan :

« M'en deus gwelet meur a hini, kabiten ar soudarded, n'en doa ket gwelet c'hoazh kloc'her Lokournan. »

E feson oa c'hoant bras da lakaat ar graban war an aotrou Poullaouek, rak, evel n'her c'haved ket e Lokournan, e voe kemennet da ur vandenn all a soudarded dont eus a Vrest da sikour furchañ kement kogn a yoa er vro, adalek Konk betek Gwitalmeze. E parrez Ploumoger e chomas hanter-kant soudard e-pad ur miz. Kement ti ha kement kraou a yoa er barrez a voe furchet meur a wech, rak an aotrou Poullaouek a yoa eus ar barrez-se. Evel a ouzoc'h, furchañ a rejont en aner ; ne deas den da Larred, rak Larred, evel m'em eus lavaret deoc'h, a yoa ur barrezig vihan : daou di hepken oc'h ober bourk.

Eno oa kuzhet an aotrou Poullaouek. Evelato n'edo ket en e aez ; diasur e kave e lojeiz ha c'hoant tremen da Vro-Saoz en doa. Evel ma 'z oa anavezet ha brudet-mat dre ar vro, e kavas, e parrez Porspoder, daou zen a galon evit esa her c'has da Vro-Saoz, en ur lakaat o buhez hag o danvez e riskl evitañ, rak ma vijent paket, n'o doa nemet ar marv da c'hortoz ; o madoù a vije aet gant ar Republik, pe, evel a lavared neuze,

gant an *nasion,* hag o gwragez hag o bugale o divije ranket mont da glask o boued dre an hentoù. An daou zen-se oa ar c'habiten Jaouen, eus Graeog, hag ar c'habiten Kivoron, eus ar Vourc'h. Ar c'habiten Jaouen, nevez distro eus a Vourdel, a yoa e lestr e porzh Brest, o c'hedal karg da vont en tu bennak ; mes ar garg-se ne deue ket buan, rak, neuze kerkoulz ha bremañ, pa vez trouz ha dispac'h er vro, pep hini a zalc'h tost d'e arc'hant. En dro-mañ avat ec'h en em gave an traoù evit ar gwellañ. Ar c'habiten Jaouen a yoa er gêr, er C'hraeog, azezet e-kichen an tan o kaozeal gant Mari-Chann Kerebel, e wreg, pa en em gavas en ti ar c'habiten Kivoron. A-raok lavaret ger e selle a-gleiz hag a-zehou evit gouzout ha n'oa den ebet a re en ti. Mari-Chann Kerebel a zivinas petra a glaske, hag a lavaras dezhañ :

« Bez dinec'h, Kabiten Kivoron, n'eus den amañ nemet va fried ha me.

— Doue r'ho pinnigo ! » eme Givoron.

E Goueled-Leon, en ur vont en ti, a-raok lavaret ger ouzh den ebet, e leveror [101] atav ar c'homzoù brav-mañ : Doue r'ho pinnigo ! Bremañ, Kivoron ne grede ket o lavaret gant aon na vije bet ur republikan bennak en ti.

« Petra a zo a nevez ganez, Kivoron ? » eme ar c'habiten Jaouen. « An aer ec'h eus da vezañ nec'het-bras.

— Nec'het on, ha nec'het n'on ket. — N'on ket nec'het war ar pezh am eus c'hoant da ober hag a rin eo zoken ; mes nec'het on o klask gouzout penaos dont a-benn eus va zaol.

— Kivoron, anaout a rez ar c'habiten Jaouen. Mar gell da sikour, lavar ur ger ; kement en deus a roio dit ; lavar eus a betra ec'h eus ezhomm.

— Selaou, Jaouen, va c'hamarad kozh », eme Givoron, o sellet c'hoazh en-dro dezhañ, kement a aon en

doa da vezañ klevet ; « selaou ac'hanon. Anaout a rez an aotrou Poullaouek, person Lokournan ?

— Va Doue, ya da, hen anaout mat ; ha bremaik zoken edo Mari-Chann ha me o komz anezhañ. Aon hon eus na ve kouezhet etre daouarn ar Republikaned, kement a glask a reer dezhañ dre bevar c'horn ar vro.

— Nann, n'eo ket kouezhet etre o daouarn ; kuzhet-mat eo, n'emañ ket pell ac'halenn.

— N'emañ ket pell ac'halenn ! Kement all a soudarded a zo bet ouzh her c'hlask dre amañ ! Ur mirakl a-berzh Doue eo kement-mañ, a dra sur ?

— Me 'gredfe a-walc'h.

— Lavar din e pelec'h emañ, rak krediñ a ran e vank dezhañ meur a dra en e guzh ; hag e-pad m'en devezo ar c'habiten Jaouen un tamm bara, ar veleien vat o devezo ivez.

— Ya, lavaret a rin dit. Mes n'eo ket un tamm bara eo a c'houlennan diganez.

— Petra eo 'ta ? Lavar.

— Kabiten Jaouen, hon-daou omp ganet e Porspoder ; er memes iliz badezet...

— Krenañ a ra da vouezh, Kivoron ! Ha ne anavezez ket ar c'habiten Jaouen ? Aon ac'h eus [102] ?

— Da anaout a ran, Jaouen ; n'em eus ket a aon ; mes ar pezh a ginnigan dit a zo ker risklus !....

— Kivoron, ar c'habiten Jaouen a zo bet a-zindan meur a daol amzer ; meur a wech en deus gwelet ar mor-bras dirollet evit her lonkañ. Ha klevet ec'h eus en defe biskoazh bet aon ?

— Nann, Jaouen ; anavezet out gant an holl evit un den a benn hag a galon.

— Lavar 'ta neuze diouzhtu ar pezh ac'h eus da lavaret, rak, gouzout a rez, ni etrezomp kabitened, a gar e ve sentet buan ouzhomp.

— Mat, selaou. An aotrou Poullaouek a zo kuzhet,

e-kreiz ur bern keuneud, e ti berson Larred. Eno emañ mat a-walc'h evit ur pennad, mes a-barzh nebeut amañ ne vanko ket da vezañ dizoloet, hag e karfe bezañ kaset da Vro-Saoz.

— En em gavet brav. Va lestr a zo e Brest o c'hedal fred ; va martoloded a zo o-femp eus a Borspoder, ha, dre-se, e c'hellan kaout fiziañs enno. Mes penaos e raimp evit kas an aotrou Poullaouek d'al lestr, ha gellout her c'huzhat ouzh ar valtouterien [103] ?

— Neuze 'ta ec'h en em lakeez a galon vat a-du ganen evit kas an aotrou Poullaouek da Vro-Saoz ?

— Ha war var a gement-se e c'hellez bezañ, te hag a anavez keit all a zo ar Jaouen ?

— Ya, mes ma vez gellet kaout [104] an aotrou Poullaouek en da lestr, e vezi da-unan barnet d'ar marv, ha da wreg ha da vugale a ranko mont da glask o boued. An traoù-se a zo bet embannet deomp meur a wech.

— Ma n'eus nemet da wreg ha da vugale o viret ouzhit, kae en hent, Jaouen », eme Vari-Chann Kerebel, n'he doa lavaret ger ebet c'hoazh, « kae en hent. Doue ne zilezo biken tud an hini a zo marv oc'h ober ar mad.

— Bennozh Doue dit, va fried. Te a zo en da greiz kalon ha feiz da bried ar c'habiten Jaouen. »

Hag e krogas en he dorn, an dour en e zaoulagad.

« N'eo ket a-walc'h lavaret, Kivoron », eme, goude ur pennadig, ar c'habiten Jaouen ; « mes penaos e raimp-ni hon taol ? Te, 'michañs, ac'h eus soñjet e kement-se a-raok dont d'am c'haout ?

— Ya, Jaouen ; setu amañ petra am beus soñjet : Te a yelo da Vrest, eno ez i da di ar *c'homiser* hag e tenni da baperoù evit mont da Vro-Saoz da gerc'hat glaou-douar, pe draoù all ; goulenn digant ar pennoù kentañ petra ve ar gwellañ dit da zegas ganez evit diroudañ anezho ; gra ganto da zen nec'het ; lavar ec'h

eus mil boan oc'h esa bevañ da wreg ha da vugale, hag e c'houlennez kuzul diganto evit gellout ober evit ar gwellañ. Pa vezi deuet eus a di ar *c'homiser,* gant da baperoù, ez i da gaout ar valtouterien hag e laki anezho da furchañ da lestr eus ar strad betek beg ar gwernioù evit diskouez dezho ec'h eus c'hoant da vale dre an hent war-eeun. Pa vezo graet an traoù-se ganez penn-da-benn, e savi da eor, e laki da lien gouel war da lestr hag ez i war-zu Bro-Saoz en ur dremen dre ganol ar Fourn. Etre dek eur ha kreisteiz ez i eus a Vrest ; diouzh ma vezo an avel e laki kalz pe nebeut a lien war da lestr, ha pa deuy an abardaez, e tostai ouzh an douar evit bezañ en tu-mañ d'ar Fourn, e-tro unnek eur pe hanternoz. Me, eus va zu, ne chomin ket da c'henaouegiñ. E-pad ma vezi e Brest o lakaat pep tra en urzh evit da lestr, me a gemenno an aotrou Poullaouek, a lavaro dezhañ petra a ranko da ober, a zegaso ganen a damm-a-damm ar pezh en devezo c'hoant da gas gantañ hag a c'hello dont ganen. Ha neuze, un dervezh ma vezo deiziadet ganeomp, e lavarin dezhañ en em wiskañ evel un den diwar ar maez, ha mont, pa vezo noz, d'am gedal war beg karreg Melgorn. Me a raio an neuz da vont da besketa, a yelo eus ar Porzh Doun gant va bag, hag a dremeno a-rez Melgorn evit kemeret an aotrou Poullaouek en ur vont e-biou, hag her c'haso d'az lestr-te a vezo war-dro ar Fourn. »

Pemp dervezh goude-se, ur merc'hervezh, etre dek hag unnek eur eus ar mintin, sklaer an amzer ha tomm an heol, ar viskinenn *Maris-Stella* — steredenn ar mor —, kabiten Jaouen, a save he eorioù eus a borzh Brest, hag a yae, gant an avel-draoñ, er-maez eus ar Rad, dre greiz al listri a vrezel, hep ma teuas hini da c'houlenn diganti da belec'h ez ae. A-benn teir eur goude kreisteiz, oa kollet a wel gant an holl, ha den ne soñjas mui enni.

Er memes dervezh, war-dro eizh eur diouzh an noz, ar c'habiten Kivoron a yoa, e Porspoder, o vont er-maez eus e di. Pa zigoras dor e borzh ec'h en em gavas tal-ouzh-tal gant ur vandenn soudarded ne baouezent da ober klask ha furch dre ar vro.

« Sell 'ta, Kabiten Kivoron, da belec'h ez ez-te evel-se d'ar mare noz-mañ ? » eme mestr ar soudarded.

« Mont a ran da besketa ; brav an amzer, me 'gred e krogo ar pesked fenoz.

— Hag e chomi e-pad an noz war ar mor ?

— Me 'gred, nemet a-raok an deiz em befe karget va bag, ar pezh a vezo diaes, a gav din.

— Gwelloc'h eo dit dont da Arc'hantel ganeomp-ni da evañ pep a vanne e ti ar Prat.

— Gwir a livirit ; mes va fried a zo grignous an tamm anezhi. Ma klevfe e ven bet oc'h evañ ur banne hepken zoken ganeoc'h-c'hwi, e c'hellfen kaout fest ar vazh warc'hoazh vintin, en ur zegouezhout er gêr.

— Selaouit 'ta, paotred, ar c'habiten Kivoron, ur c'hi-mor, en deus aon da vezañ kannet gant e wreg ! A ! a ! a ! »

Hag ar soudarded a-bezh da c'hoarzhin a-unan gant o c'habiten.

« Mat, mezh a rit din », eme Kivoron, « gortozit ma sellin ha n'eo ket deuet war va lerc'h. »

Hag ar c'habiten Kivoron a reas an neuz da sellet e porzh e di dre ur faout a yoa en nor. — Ne rae nemet an neuz, rak Ester n'oa ket droukoc'h eget un all —. Hag e lavare outañ e-unan : e-pad ma paein da evañ d'ar re-mañ, e ti ar Prat, an aotrou Poullaouek en devezo amzer da ziskenn war an aod, ha da vont, hep bezañ gwelet ganto, da guzhat war roc'h Melgorn. Hag en ur zistreiñ kel laouen hag an heol ouzh ar soudarded :

« Brav an taol, Ester he deus serret dor an ti

warni. Deomp buan da Arc'hantel gant aon na glevfe ac'hanomp ha na deufe he fri er-maez da c'houzout piv a zo oc'h ober trouz amañ.

— Gwir a leverez, Kivoron ; deomp buan en hent. »

Ha Kivoron hag ar soudarded war-zu ti ar Prat en ur astenn o gar.

Kerkent ha ma voent en em gavet en ti, Kivoron a grias ouzh ar Prat :

« Degas deomp amañ, Frañsoa Prat, pep a vanne, ha pep a vanne sonn. Hasta buan, rak me n'em eus ket a amzer. »

Hag en ur lavaret se, e reas ul luchadenn ouzh ar Prat.

Hemañ a anavezas raktal oa un dra bennak a nevez gant Kivoron, hag a lavaras dezhañ :

« Kemer da amzer, Kivoron, ne c'hedi ket pell.

— Nann, ne garfen ket dale kalz, rak me a rank mont er mor fenoz, pe warc'hoazh, e vezo klevet trouz digant Ester. Ret eo karout ar c'habiten amañ hag e soudarded kement ha m'her gran, evit distreiñ evel-hen diwar va labour.

— Ya, gouzout a ran », eme ar c'habiten, « out ur gwir republikan.

— Ha klevet a rit-hu hemañ ? » eme ar Prat, en ur dreiñ war-zu mestr ar soudarded hag en ur ober d'e dro ul luchadenn ouzh Kivoron evit diskouez dezhañ en doa intentet-mat, hag e talc'hje en e di ar soudarded, evit reiñ amzer dezhañ da ober e daol. « Da vihanañ ne daio ket gantañ kav ar Prat, hag e-pad ma vezo ur banne er varrikenn e ti ar Prat, soudarded ar Republik ne varvint ket gant ar sec'hed.

— Ac'hanta, Kivoron, ne glevez ket ? Setu amañ tud ha n'o deus ket a aon rak Ester ! Alo, Prat, degas pep a vanne deomp da drinkañ gant Kivoron, rak hemañ en deus mall da vont kuit.

— Yec'hed dit, Kivoron », eme ar c'habiten en ur drinkañ.

« Yec'hed da Ester ivez », eme ar *serjant,* « ha nerzh dezhi da skeiñ start war choug he fried, ma ne bak pesk ebet dezhi.

— C'hwi a zo farserien hag a zo brav deoc'h kaozeal ; mar ho pije bet un Ester evel va hini-me !... Din-me eo mall mont kuit, rak bremaik e chomo va bag er sec'h. Degas deomp pep a vanne all c'hoazh, Prat, a-raok mont en hent, ha diwall da lavaret da Ester on bet amañ fenoz. C'hwi, paotred, hoc'h eus amzer, mes ar mare ne c'hortoz ket.

— N'eo ket ur banne nemetken a vezo fenoz amañ », eme ar Prat en ur luchañ adarre ouzh Kivoron. « Ne vez ket re alies em zi soudarded ar Republik, ha fenoz, mar o deus un tamm amzer, e raimp un tamm fest.

— Amzer hon eus », eme ar c'habiten, a verve e lagad en e benn hag a dride e galon en e greiz o klevet anv eus a ober fest. « Amzer hon eus, rak emaomp pell amzer 'zo o c'haloupat ar beg douar-mañ, o klask an aotrou Poullaouek, person Lokournan. Dec'h diwezhañ oa lavaret deomp c'hoazh furchañ mat, dre amañ, e pep ti hag e pep kogn. Ar re-se a Vrest a gav dezho eo ken aes galoupat ar vro-mañ adalek an Aber-Ildud betek Landunvez ha Kersent, dre greiz ar pri hag ar vouilhenn, evel ma 'z eo skrivañ urzhoù diwar ur gador vourell ; me 'garfe o gwelet en hor lec'h-ni. Hag ouzhpenn, dre amañ pell a zo n'eus person Lokournan ebet kuzhet ; ma vije bet, ni hor bije her c'havet. Ha goude, evit un nozvezh da vihanañ, e c'hellomp chom da ehanañ.

— Kae da besketa, Kivoron », eme ar Prat, « ha diwall n'az pefe taolioù bazh warc'hoazh vintin digant Ester. Me a zo er gêr hag a zo fouge ennon, o welet

ar c'habiten hag e soudarded o chom ganen. Kerzh en da hent ».

Ne voe ket ret lavaret div wech da Givoron. Hastañ a reas mont en e hent, goude bezañ lavaret d'an holl soñjal e vije o vrañskellat war e vag e-pad ma vijent-i oc'h ober fest e ti ar Prat.

Kerkent ha m'en doa serret Kivoron an nor war e lerc'h, ar Prat a zistroas ouzh ar c'habiten hag a lavaras dezhañ :

« Henhont, ar c'habiten Kivoron, evitañ da vezañ ur bleiz-mor ha dispont dirak ar Saozon, a gren dirak e wreg ; kaset ha digaset e vez ganti evel ur bugel. Lezomp anezhañ da vont da besketa. Evidomp-ni a ya da azezañ ouzh an daol, hag, evit ma vezo aesoc'h da bep hini ac'hanomp kemeret ar pezh a blijo dezhañ, ha kemeret kement ha ma karo, me a ya da lakaat war an daol div bodez. En unan e vezo gwin, hag en eben gwin-ardant. Pep hini a yelo gant e werenn d'ar bodez a garo hag a evo hervez e faltazi.

— Pebezh den out-te, Prat », eme ar soudarded a-unan. « Setu amañ penaos e tlefe an holl ober da dud hag o deus kuitaet o bro evit dont d'o diwall a-enep falskredennoù ar veleien diskiant ! »

E-pad m'edo ar Prat o kargañ e ziv bodez, ar c'habiten Kivoron a yae bremañ dinec'h a-walc'h war-zu e vag. He c'haout a reas el lec'h m'en doa he staget ; chomet oa pep tra evel m'oant bet lakaet : koufr an aotrou Poullaouek a yoa, evel a-raok, alc'houezet-mat ; n'oa bet den war-dro. He distagañ a reas, kregiñ a reas en ur roeñv, hag, en ur leviañ, ez eas er-maez eus Porzh Doun en ur zistreiñ a-gleiz war-zu roc'h Melgorn.

Un hantereur, pe war-dro, a-raok ma oa aet Kivoron eus a di ar Prat, un den gwisket evel an dud diwar ar maez a-gostez Porspoder, a yoa o treuziñ buanañ ma c'helle, an tevenn en ur sellet en-dro dezhañ ; aon en

doa e feson. P'oa en em gavet en enezenn Sant-Lorañs, e chomas ur pennad da ehanañ, souchet a-dreñv ur c'hleuz, evit gwelet ha ne deue den ebet war e lerc'h. Nann, n'oa den na war an aod, na war an tevenn. « Doue ra vezo meulet », eme an aotrou Poullaouek, rak eñ oa ! Ha ker buan ec'h en em lakeas adarre en hent evit treuziñ enezenn Sant-Lorañs ha mont war roc'h Melgorn, ar roc'h a yae larkañ er mor en tu-se a Borspoder.

Edo eno, ur pennad a yoa, o pediñ Doue, pa welas un dra bennak du o sevel hag o tiskenn war ar mor. Ar gwel-se a lakae e galon da lammet en e greiz, hag e bedenn a save tommoc'h war-zu an neñv. Tostaat a ra ouzh ar roc'h an dra zu ... emañ en em gavet e-kichen ... Ur vag eo hag er vag-se n'eus nemet un den.

« Kivoron ? » eme an aotrou Poullaouek, a hanter vouezh.

« C'hwi eo a zo aze, Aotrou Poullaouek ?

— Ya, o pediñ Doue evidout hag ouzh da c'hedal.

— Mat eo. Diskennit izelañ ma c'hellfot, betek ar mor mar gellit ; me a ya da dostaat gant va bag ; kentañ ma kavfot ho tro, lammit enni. »

An aotrou Poullaouek a reas ar pezh a yoa gourc'hemennet dezhañ, hag, a-barzh un nebeud amzer, edo er vag gant ar c'habiten Kivoron.

« Hastomp buan tec'het diouzh an douar gant aon na gouezhfe bec'h warnomp. Ti ar Prat a zo leun a soudarded ; ne gredan ket e teufent d'hor c'hlask dre amañ, evelato p'emaomp amañ un tamm e kuzh d'an douar-bras ha m'eo mat ha brav an avel, savomp diouzhtu al lien gouel war ar vag ma tec'himp buanoc'h. Ar c'habiten Jaouen a dle bezañ bremañ war-dro ar Fourn. »

Al lien a voe savet, ha dembrest goude, e kreiz teñvalijenn an noz, ar vagig vihan a ruze war ar mor

war-zu ar Fourn, evel pa vije hortet [105] gant sant Budog, patrom Porspoder.

Bremañ ez eus savet war ar Fourn, evit he reiñ da anaout d'al listri, un tour-tan hag a zo ennañ sklerijenn, evel ur c'houlaouenn vras-vras, a sav hag a ziskenn, a en em ziskouez hag en em guzh, evel ur bugel o c'hoari koukoug a-dreñv kein e vamm. Neuze n'oa ket an traoù er c'hiz-se ; neuze n'oa netra war roc'h ar Fourn hag e ranked he c'hlask, en noz, mar doa c'hoant d'he c'haout. An dra-se n'oa ket diaes d'ar c'habiten Kivoron, a yoa bet dre eno, en e yaouankiz hag abaoe, ouzhpenn mil gwech, me 'gred.

Ne zalejont ket d'en em gaout gant ar *Maris-Stella,* a yoa o neuennat ouzh o gedal, un nebeudig lien hepken warnezhi. Tostaat a rejont outi ; ne voent ket pell evit en em reiñ da anaout an eil d'egile. Kement a yoa d'an aotrou Poullaouek e bag Kivoron, a voe savet e lestr ar c'habiten Jaouen. A-raok sevel e-unan e-barzh, an aotrou Poullaouek a grogas a-dro-vriad er c'habiten Kivoron, en ur lavaret :

« Bennozh Doue dit, d'az kwreg ha d'az pugale, Kivoron. Ne c'hellin biken da baeañ er bed-mañ, rak n'en em welimp ken war douar Breizh-Izel. Doue da baeo, rak me, eus an neñv, her pedo d'ho tiwall holl diouzh pep droug, te ha da dud, ha da reiñ deoc'h pep mad da c'hedal dont holl d'am c'haout d'ar Baradoz.

— Kivoron », eme ar Jaouen, « dalc'h soñj e rankan a-raok an deiz bezañ aet er c'heinvor gant aon da vezañ anavezet.

— Ya, Jaouen, her gouzout a ran ; mes va c'halon a rann em c'hreiz o tispartiañ diouzh an aotrou Poullaouek, ha n'on ket evit miret da ouelañ.

— Sec'h da zaeloù, Kivoron, ur bugel a c'hell gouelañ ; mes ur c'habiten a rank kaout kalon, bezañ den hag ober e zever ; hon dever-ni eo tennañ an

aotrou Poullaouek eus a skilfoù ar Republikaned. — Savit amañ, Aotrou Poullaouek, roit din ho torn. »

An aotrou Poullaouek a savas e bourzh ar *Maris-Stella.* Kerkent e klevjor[106] ar poleoù o c'hrigoñsal, o wigourat, hag, en un taol, al lestr, goloet a lien, a soublas gant nerzh an avel, hag a droas penn war-eeun da Vro-Saoz, en ur lezel, er mor, un aridennad eonenn war e lerc'h.

P'edont o pellaat, ar c'habiten Jaouen hag e vartoloded, en ur lakaat o daou zorn a bep tu d'o genoù, a grias :

« Hor gourc'hemennoù er gêr ! »

Antronoz vintin, ar c'habiten Kivoron a yoa war hent Arc'hantel o sellet ouzh ar mor, a du Bro-Saoz. Ne wele netra, kaer en doa sellet pizh. Ar *Maris-Stella* a yoa, d'ar mare-se, demdost da Falmouth. O klevet unan bennak erru war-zu ennañ, e tistroas :

« Te a zo aze, Prat, emezañ ? Ac'hanta, hag ar re-hont ?

— Deoc'h-c'hwi da gentañ. Graet-mat eo ho tro ?

— N'oan ket evit ober gwelloc'h.

— Neuze 'ta eo aet an aotrou Poullaouek da Vro-Saoz ?

— War an hent emañ, da vihanañ ; ha, m'en deus ar memes roud-avel ganeomp-ni, n'emañ ket pell.

— Gwell a se, ha Doue ra vezo meulet !

— Ha te, gant da soudarded, petra ec'h eus graet ganto ?

— Me am eus roet da evañ dezho kement ha ma karent. Sec'hed mat o doa, rak n'int ket bet pell evit goullonderiñ div bodezad gwin-ardant ha teir bodezad gwin. Neuze avat oant leun betek o genoù, hag int en em roet da gousket. Me a zo chomet war vale. Da bemp eur em eus dihunet o c'habiten, en ur lavaret dezhañ oa deiz. P'en deus va c'hlevet eo savet, en ul

lamm, en e sav, hag en deus dihunet e-unan e soudarded en ur grial warnezho hastañ afo, rak abred diouzh ar mintin e tlee en em gaout e Landunvez gant soudarded all hag a deue eus a Witalmeze.

— Un tamm brav a zispign ec'h eus bet eno evelato.

— Daoust ha n'eo ket evit an Aotrou Doue eo em eus graet, pa 'z eo gwir eo evit unan eus e veleien ? Ha c'hwi, daoust ha n'hoc'h eus ket graet muioc'h evidon-me, pa 'z eo gwir hoc'h eus risklet ho puhez ha bara ho kwreg hag ho pugale ?

— Sell, degas a rez da soñj din hor boa dec'h da noz lavaret gwall draoù diwar-benn Ester ; deomp da c'houlenn diganti pep a damm kig ha bara, ha da evañ, d'hon tro, ur voutailhad eus ar gwin a yoa deuet ganen eus a Vourdel, er bloavezh m'oas-te dimezet.

— Hennezh a zo kozh neuze, rak va merc'h henañ a yoa en oad da ober he fask kentañ er bloazmañ [107], ma vije bet beleien er vro.

— Ker kozh-se eo ; mes n'eo ket falloc'h evit-se. Ni a evo da yec'hed an hini a zo bremañ tost da zouar Bro-Saoz, en ur lavaret da Ester n'eo ket dre zroug outi eo hon eus, en noz tremenet, lavaret kement a draoù diwar he fenn. »

# UNNEKVET PENNAD

## Plougerne

Ne dae ket an traoù evelato dre-holl er memes tra. E meur a lec'h, ar veleien o doa kemeret an tec'h a-raok ma oad deuet d'o c'hlask evit o c'has da ur gêr bennak da douiñ sentiñ ouzh lezennoù ar Republik. Setu petra a c'hoarvezas e Plougerne. An Aotrou de Poulpiquet hag e gureed, a yoa aet lod anezho er maez eus ar vro, lod all a yoa kuzhet-mat en tiez gant an dud a feiz a Blougerne.

Ar Republikaned, o kaout ti goullo, a soñjas e vije aes-meurbet dezho lakaat da berson en ur barrez ker bras ha ker brudet ha Plougerne, unan eus ar veleien laosk o doa touet sentiñ ouzh he lezennoù [108]. Dont a rejont da Blougerne gant ur beleg anvet Gall. — Ne oufen ket lavaret deoc'h a belec'h e oa, nag e pelec'h edo a-ziaraok. — En em gaout a reas e Plougerne gant ur vandenn vrav a soudarded, ur sulvezh vintin, war-dro nav eur. Mont a reas war-eeun d'an iliz, hag er sekretiri e kavas ar pezh a yoa ret evit oferennañ. Ne gavas ket a wiskamantoù kaer, va c'hrediñ a c'hellit, rak ar re-se a yoa bet dastumet kempenn hag a yoa kuzhet-mat. An traoù disterañ, ar re ne dalie ket ar boan o gorren, a yoa lezet war an dispalu. Kaout a reas div gazul dislivet, ur gamz intret hag ur c'halir houarn hanter diarc'hantet. N'oa ket kalz a dra, a-walc'h

oa evit ur person *intru*. Kerkent ha m'en em gavas en iliz, ec'h en em lakeas da wiskañ e zilhad oferennañ ; e-pad m'edo oc'h en em wiskañ, kloc'h oferenn a voe sonet, hag ar soudarded a yae, dre ar bourk, da lavaret d'an dud edo ar person nevez o vont da oferennañ. Kaer voe seniñ [109] ar c'hloc'h ha gervel an dud, den na deuas war-dro. Un eur hed-ha-hed oa bet ar person *intru* er sekretiri, e zilhad oferennañ war e gein, o c'hedal tud da zont d'e oferenn. Den na deuas er-maez eus e di ; ne voe ket zoken kavet ur bugel da respont ouzh an oferenn. O welet kement-se, ha skuizh o c'hedal, me 'gred (ne gav ket din e vije dre vezh e vije bet, avat, rak an neb a nac'h e relijion hag e Zoue, n'en deus mezh dirak netra), ar person *intru* a lavaras da gabiten ar soudarded oa gwell dezho lezer an oferenn a-gostez ha mont d'an ti-kêr evit lakaat war baper oa eñ gwir berson Plougerne. Ar c'habiten a yoa nec'het a-walc'h o welet ne deue den war-dro an iliz, hag a respontas :

« Ya, gwelloc'h eo deomp. Eno da vihanañ e kavimp tud, rak ma ne deu ket ar pennoù-bras anezho o-unan, me a gaso va soudarded d'o c'herc'hat ; an urzh-se a zo roet din e Lesneven. »

Ar pezh a voe lavaret a voe graet. Ar person Gall a ziwiskas e zilhad oferennañ, hag a yeas da gaout ar soudarded d'an ti-kêr.

Ker goullo oa an ti-kêr evel an iliz ; n'oa ket ur penn kristen ennañ. Neuze ez eas droug er c'habiten hag e c'hourc'hemennas da lod eus e soudarded mont da ober tro ar bourk, ha degas ganto ar gwazed a gavjent en o c'hêr. Ar soudarded a yeas da ober tro ar bourk, mes dre ma 'z aent e kavent komzoù rok ; den na deuas ganto, hag an holl a selle a-gorn outo. O welet kement-se, e krogas aon enno hag e tistrojont da gaout o c'habiten. Hemañ a grogas aon ennañ ivez, o klevet peger

rok oa an dud. Petra oa eñ hag e soudarded etre daouarn Plougerneiz, mac'h en em savont en e enep ?

Nann, den n'en em savas ; pep hini a chomas sioul ha didrouz en e di. Kenteliet-mat oa bet an holl war an dra-mañ. Gouzout a raed pegen didruez ha peger kriz e veze ar Republikaned, dreist pep tra pa veze roet abeg dezho. Den ne lavaras gwallgomz, mes den ebet ivez na deuas muioc'h war o zro en ti-kêr, eget n'oa bet en iliz.

O welet se, ar c'habiten a gasas pevar soudard war varc'h da Lesneven da gerc'hat soudarded all hag a lakeas taboulinat dre ar bourk e vije barnet raktal d'ar marv an neb a esaje ober an disterañ droug d'e soudarded. Lakaat a reas ouzhpenn divazhoulennañ ar c'hleier, gant aon na vijent sonet, e-pad an noz, da c'hervel ar barrezianiz [110] da zont d'ar bourk warnezhañ. Goude-se e lakeas pevar soudard, daou war loen ha daou war droad, da ober gward war an ti-kêr, e-lec'h m'edo o krenañ gant e berson *intru*. Ar re a ra fall a vez aonik. Den ne reas van dre Blougerne ; pep hini a yeas d'e wele, glac'haret evit gwir, mes leun a fiziañs e Doue.

Antronoz vintin, da beder eur, oa chaok ha glabous dre vourk Plougerne. Petra yoa 'ta a nevez ? N'oa netra a nevez nemet m'oa deuet, en dro-mañ, ur strollad mat a soudarded da Blougerne. Etre mil ha daouzek-kant a yoa anezho, hag ouzhpenn ur pezh kanol hag en doa ur genoù du. Bremañ n'o deus ken a aon, ha setu perak e reont kement a drouz. Evit dihunañ an holl er bourk hag e tro-war-dro, pemp soudard a savas en tour ha ganto pep a vorzhol houarn evit skeiñ war ar c'hleier, rak, evel a ouzoc'h, n'oa bazhoulenn ebet enno. A-benn ur pennad goude an traoù-se, war-dro ur c'hwec'h eur bennak, ar person Gall a yeas d'an iliz, forzh soudarded en-dro dezhañ. Hag eñ a

lavaras e oferenn ? Ne oufen ket her lavaret deoc'h, rak den eus a Blougerne na yeas war e lerc'h. Marteze en dro-mañ, unan bennak eus ar soudarded en doa respontet e oferenn dezhañ.

War-dro eizh eur e voe dijuni. Un daol a yoa savet e porzh ti-kêr [111] ; kement tra vat a voe kavet e pep ti a voe degaset di : gwin ha gwin-ardant a voe a-forzh, ha, pa savas ar soudarded diouzh an daol, oa ker ruz o fenn ha kribell ur c'hilhog. Goude-se e voent kaset, etre teir lodenn, da ober tro ar barrez evit degas ganto d'ar bourk ar pennoù brasañ eus ar barrez hag o lakaat da anaout ar person *intru* Gall, evit person gwirion Plougerne.

Teir eur goude kreisteiz oa pa zistrojont en-dro, ha n'oa den ebet ganto. Dre ma 'z aent, e kavent en tiez tud rok, hag a lavare dezho :

« Grit hervez ho faltazi gant ho person ; lakit-eñ en hon iliz, mar kirit, pa 'z eo gwir oc'h ar vistri ; evidon-me ne din ket war-dro. Me ne ran droug ebet deoc'h, ha ma esait ober droug din-me, a-barzh nebeut, parrez Plougerne a zo war-sav, hag hini ac'hanoc'h ne day e-bev ac'halenn. »

Ar c''homzoù-se a dorras war ar soudarded. Ur guchenn vrav oant, evit gwir, mes petra oa mil pe daouzek-kant den etre daouarn Plougerneiz, ma vije aet droug mat enno ?

O welet an dro a gemere an traoù, an hini a yoa e penn an holl soudarded, ar c'horonal [112], pe n'oun ket petra oa, a skrivas, war un tamm paper hag her stagas ouzh moger ti-kêr [113] ha war dor an iliz, ar c'homzoù-mañ en doa lakaet da daboulinat a-raok dre gement kogn a yoa er bourk : « Plougerneiz, gwazed ha merc'hed, reiñ a reer deoc'h da anaout eo lakaet da berson deoc'h, a-berzh ar Republik, ar Gall, beleg sentus ouzh lezennoù e vro. An neb a yelo a-enep

dezhañ [114], a yelo a-enep lezennoù ar c'houarnamant, hag a vezo barnet, gant ruster, evel un torfedour [115]. Diskleriañ a reer deoc'h c'hoazh, e chomo, amañ e Plougerne, d'hen diwall, pevar-c'hant soudard hag a vezo bevet ha paeet diwar ho koust. Kemennet oc'h gant lealded, deoc'h eo da ziwall. »

Evit komz er c'hiz-se, a-raok mont kuit, ar c'horonal a ranke bezañ c'hwen en e loeroù [116]. Aon en doa rak Plougerneiz ; ma n'en em save den enep dezhañ [117], den kennebeut na blege dezhañ. Un nozvezh bennak marteze, an holl a c'helle en em sevel a-enep ar soudarded, ha neuze ...

Evel a lavaras ar c'horonal a c'hoarvezas : pevar-c'hant soudard a chomas e Plougerne da ziwall ar person *intru,* ha bemdez, d'o gwelet ha da c'houzout penaos ez ae an traoù, e teue eus a Lesneven ur c'hant pe ur c'hant hanter all hag a ranked da vevañ ivez kerkoulz hag ar re a chome er bourk. Ar c'horonal avat ne deue ket war-dro, re a aon en doa rak Plougerneiz, a yoa chomet ker rok dirazañ. Va c'hrediñ a c'hellit, meur a wenneg a goustas da Blougerneiz bevañs ha lojeiz ar soudarded-se, rak n'eo ket an traoù fallañ a zebrent nag a event. Evelato, Plougerneiz a chomas sioul. An Aotrou Poulpiquet, person Plougerne, bet abaoe eskob Kemper, Per Abian, ar maer hag ar pennoù kentañ eus ar barrez, a yoa en em glevet da chom start ha kreñv en o feiz hep esa enebiñ ouzh ar re a gase an traoù en-dro er vro hag a yoa an nerzh ganto. Soñjal a rae dezho ne badje ket pell ar gwall draoù-se ; kaout a rae dezho e vije a-barzh nebeut skubet an dud fall-se diwar an douar, evel ma kas an avel da netra ar c'houmoul a laka a-wechoù du an oabl. Faziañ a raent. Mes piv, d'ar mareoù-se, en divije kredet e vije deuet hor bro baour da vezañ ken difeiz, ker sot, ken diskiant, ker kounnaret ha ker kriz ? N'eus forzh, en em

glevet oad da chom sioul, ha den ne fiñvas e Plougerne.

Souezhet oc'h marteze o klevet kement-se, hag o welet n'eus en em gavet droug ebet gant ar re a chome hep sentiñ ouzh ar Republikaned ? Arabat eo deoc'h bezañ. Ar pezh a zo bet kaoz ma 'z eus bet kement a drubuilh e kalz a barrezioù, eo ma kaved enno tud hag a yae a-du gant an Dispac'herien, tud hag a felle dezho en em binvidikaat diwar-goust an nesañ ha diwar-goust an ilizoù, pe en em saotriñ e pep viltañsoù. Ya, a-walc'h oa un den fall er c'hiz-se en ur barrez, hag e vije bet ur c'hikon e vije zoken, evit hadañ an tan war e lerc'h ha lakaat pep tra en diroll. Hogen e Plougerne, a drugarez Doue, ne voe kavet den ebet evel-se. Paour ha pinvidik, eno ec'h en em gleved holl hag ec'h en em gared er gwel a Zoue.

Na dit ket da grediñ kennebeut e vije bet an aon pe ar spont o viret ouzh Plougerneiz da herzel ouzh ar Republikaned ! Nann, den e Plougerne n'en doa aon, den na grene. Holl e oad prest da vont d'an emgann ma vije ret. An holl a chome sioul, abalamour ma ouient oa kuzhet-mat o beleien ha ma chomjent ganto keit ha ma vije ezhomm.

Dre gement-mañ e welit oa feiz, ha feiz don ha start, e kalon Plougerneiz. Doue, a gav din, n'en deus ket ankounac'haet madoberoù ar re gozh, rak abaoe, ar feiz n'he deus graet nemet en em astenn ha kreñvaat [118] muioc'h-mui e Plougerne. Ha mar hoc'h eus c'hoant da glask tud da vont a-du gant an dud difeiz ha dizoue, evel ma 'z eus kalz hirio, na dit ket da glask da Blougerne. Ma n'am c'hredit ket, kontit, mar kirit, pet a vugale Plougerne, beleien, leanezed, frered, a zo e Breizh hag er broioù all o prezeg an Aviel hag o teskiñ d'ar vugale lezennoù Jezuz-Krist, hag e welfot eo atav gwriziennet-mat ar feiz e Plougerne.

Abalamour d'ar pezh a lavaran deoc'h, den 'ta na

fiñvas e parrez Plougerne. Evelato, ar soudarded hag o ferson *intru* a chomas eno pevar miz penn-da-benn. Bep sul, ha bemdez zoken er penn-kentañ, ar person *intru* a sone e gloc'h evit kemenn d'an holl edo o vont da lavaret e oferenn ; den ne deue war e dro na da sul na da bemdez. Skuizh o welet e varve tud, o lakaed en douar, hag e c'hane bugale hep ma teue den d'her c'hlask, enoeet o lavaret e oferenn hep den ouzh her selaou, ar person *intru* a yeas kuit ur vintinvezh [119]. Den ne ouie da belec'h oa aet. Lod a lavar oa deuet Doue da bikat e galon o welet feiz start Plougerneiz, rak gouzout ervat a rae oa kuzhet, dre ar vro, beleien hag a gofesae an dud a-raok mervel hag a vadeze ar vugale en ur zont war an douar ; salv e ve gwir ? Ar pezh a zo gwir avat, eo tri dervezh goude, ar soudarded a yeas ivez en o hent, na den goude-se [120] ne deuas da ober nec'h da baotred Plougerne.

## DAOUZEKVET PENNAD

### Plougouloum, Sibiril, Kleder, Ploueskad, Gwinevez, Trelez.

Etre Kastell ha Lesneven ne deas ket an traoù evel e Plougerne. Dre eno e oad kouezhet a-daol war ar veleien, hep m'en doa den klevet anv a netra. Setu amañ penaos e c'hoarvezas an dra-se :

Lavaret am eus deoc'h dija, ha n'em c'hredfoc'h ket muioc'h bremañ eget a-ziagent, oa an divroidi eo ar re a rae ar muiañ droug hag an traoù gwashañ en hor bro. Ar pezh a c'hoarvezas etre Lesneven ha Kastell hen diskouezo deoc'h c'hoazh koulskoude ur wech all.

Un den anvet Tunk, eus n'oun dare pe vro, a yoa deuet abaoe un daou pe dri bloaz bennak da lavaret d'an Arvoriz en doa prenet an aod a zo dirak Gwinevez, Trelez ha Goulc'hen, hag a ya eus a Bloueskad da Blouneour-Draezh. Evit diskouez oa perc'henn d'ar gompezenn-se, ec'h en em lakeas da ober dre an traezh kleuzioù evit merkañ ar pezh a yoa dezhañ, ha kanolioù bihan evit ober holen, war e veno. Ne deuas ket an traoù da vat gantañ. Lod a lavar e savas ar veleien a dro-war-dro en e enep, abalamour ma kavent gwelloc'h gwelet ar gompezenn draezh-se o chom da leton da beuriñ gant loened ar beorien, eget he gwelet perc'hennet gant un den hepken, a c'helle he c'hlozañ pe he

feurmiñ da unan bennak, ha, dre-se, miret ouzh ar paour da gaout e vuoc'hig [121] hag ur banne laezh da soubañ e verenn. Lod all a lavar ne c'hellas ket dont a-benn da ober holen hervez e venoz, hag en doa en aner dispignet forzh gwenneien. Petra a zo gwirion eus an daou dra-se ? Marteze int gwirion o-daou. Marteze ivez, an Tunk n'en doa gwir ebet en aod-se. Ar pezh a zo gwirion da vihanañ, eo e rankas an Tunk mont kuit, hag ar mor a deuas adarre dreist e ganolioù hag e gleuzioù, kerkoulz en aod Goulc'hen hag en aod ar C'hernig ; ha loened ar beorien a c'hellas mont a-nevez da beuriñ el lec'h m'oa bet perc'hennet gant an Tunk.

An Tunk ivez 'ta a dlee bezañ diaes e benn, ha setu perak ez eas a-du gant ar Republikaned ; ha pa gavas e grog, ne zaleas ket da gouezhañ war dud ha n'o doa graet marteze droug ebet dezhañ. Kerkent ha mac'h en em gavas bec'h war ar veleien, e lavaras outañ e-unan :

« It atav, beleien ha paotred rok Ploueskad, Gwinevez ha Trelez, me hen talvezo deoc'h. »

Hag ez eas, kasoni en e galon, soñjoù kriz en e benn, d'en em ginnig d'an hini a gase, en anv ar Republik, an traoù en-dro e kêr Gastell, hag e lavaras dezhañ oa den da gregiñ e kement beleg disent a yoa etre Kastell ha Lesneven, a-hed an aod, ha d'o c'has holl, er memes dervezh, d'ar prizon, gant ma vije roet dezhañ tri-ugent soudard hepken. Tud er c'hiz-se, kriz, digalon ha n'o doa netra da goll, eo a glaske ar Republik, ha setu perak e voe an Tunk degemeret-mat, ha setu m'oe roet dezhañ diouzhtu tri-ugent soudard da choaz e-touez ar soudarded a yoa neuze e Kastell.

Choaz an Tunk ne voe ket pell evit bezañ graet ; n'eo ket ar c'halonoù tenerañ a yeas gantañ, hag antronoz, mintin-mat, a-raok m'oa deiz, edo o vont eus a Gastell.

Kentañ parrez a gaver war an hent eo Plougouloum. Eno oa person an aotrou Lejeune, ginidik a Laniliz, den skiantek-meurbet ha karet dreist ar barr gant e barrezianiz [122]. P'en em gavas ar soudarded, an aotrou Lejeune n'oa ket c'hoazh diskennet eus e gambr. Kaout a rae dezho n'o doa nemet kregiñ ennañ hag her c'has ganto, evel ma kas ar c'higer an dañvad d'ar gigerezh. Ne anavezent ket Plougouloumiz. An trouz o doa graet a lakeas an holl war-sav er bourk hag a-dro-war-dro. N'oa ket un hantereur abaoe m'edo ar soudarded e Plougouloum, ha dija ouzhpenn mil den, etre gwazed ha merc'hed, a zo en-dro d'an iliz ha d'ar presbital ; holl int deuet evit miret na daio o ferson gant ar soudarded ; rok int, hag a-barzh nebeut, ma ne ziwaller, an taolioù bazh hag an tennoù fuzuilh marteze, a ya da vont en-dro.

An aotrou Lejeune a wele petra a yoa o vont da c'hoarvezout, hag a deuas eus e di evit mont d'an iliz. An holl a yeas war e lerc'h. Sevel a reas er gador-sarmon hag e lavaras d'e barrezianiz :

« C'hoant a zo da lakaat ac'hanon da douiñ
« sentiñ ouzh lezennoù faos ha diroll ; n'her grin biken,
« hag aliañ a ran ac'hanoc'h da ober eveldon. Ma ne
« douan ket e rankin, eme ar soudarded, bale ganto
« d'ar prizon, pe mont kuit hag ho tilezer. Mont kuit
« a rin, mes ho tilezer, biken, biken. Lezomp ar barrad
« gwallamzer-mañ da vont dreist hor penn ; a-barzh
« nebeut amañ, me a vezo adarre distro en ho touez.
« Mar kirit chom sioul, ar soudarded a yelo en o hent
« hep ober droug da zen. Me, eus va zu, a zalc'ho mat
« d'am ger, ho kuitaio hirio hag a glasko en tu bennak
« un tamm kuzh. Kentañ ma c'hellin, me a zistroio
« adarre da Blougouloum, hag a vezo adarre ho person
« hag a chomo ganeoc'h ken na deuio Doue d'am gervel
« da vont d'e Varadoz. »

An holl a sentas ouzh an aotrou person. Ar pennoù kentañ eus ar barrez a en em glevas gant an Tunk, hag ar soudarded a yeas kuit. An aotrou Lejeune, evit derc'hel mat d'e c'her, a yeas ivez e-pad un dervezh da guzhat e koadoù Kerouzere ; mes antronoz, e teuas da guzhat e ti tud eus a Blougouloum hag hen diwallas mat, rak ne voe ket dizoloet. Goude an Dispac'h, e tistroas d'e iliz parrez a Blougouloum, n'en doa gwelet nemet a-bell pemp bloaz a yoa, ha d'e bresbital, e-lec'h ma 'z eo marvet, karet gant an holl.

Eus a Blougouloum, an Tunk a yeas da vourk Sibiril ; n'eus ket ouzhpenn un hantereur vale etre an daou vourk. A-raok m'oa en em gavet, tud vat a yoa bet o kemenn an aotrou Breton, person eus ar barrez. Hemañ ne reas van ebet ; chom a reas dispont da c'hedal ar soudarded. N'eo ket evit ar wech kentañ m'en doa krog gant ar Republikaned. Meur a wech, en e lizherioù hag en e sarmonioù, en doa o diskuliet evel tud difeiz ha dizoue, tud hag o doa c'hoant da zisplantañ ar relijion eus a galon an holl. Meur a wech oa bet gourdrouzet gant ar re a yoa mistri e Kastell ; ha mar kirit lenn levr an aotrou Levot, e welfot eno ar pezh a gontan deoc'h amañ, ha kalz a draoù all c'hoazh hag a ziskouezo deoc'h oa an aotrou Breton un den a benn ha start en e gredenn. Abalamour da se e chomas en e bresbital, rok an tamm anezhañ, da c'hedal ar soudarded. Kerkent ha m'o gwelas o tont er porzh, ez eas war dreuzoù e zor hag e c'houlennas diganto petra glaskent.

« Ar Breton, person Sibiril », eme an Tunk.

— Me », emezañ, « eo an aotrou Breton ; petra hoc'h eus da ober gantañ ?

— Her lakaat da douiñ sentiñ ouzh lezennoù ar c'houarnamant, pe her c'has ganeomp d'ar prizon.

— Mat, me her lavar deoc'h, an aotrou Breton ne

sento biken ouzh lezennoù diroll ha difeiz ar c'houarnamant hoc'h eus graet etrezoc'h-c'hwi, tud dizoue.

— Mat, d'ho tro, me a lavar deoc'h ivez ez aio neuze ganeomp-ni d'ar prizon, ha raktal zoken.

— Ne daio na raktal na diwezhatoc'h d'ar prizon ; ha mar grit an neuz hepken da gregiñ ennon, va farrezianiz a-bezh a gouezho warnoc'h ha ne daio ket unan ac'hanoc'h kuit da lavaret d'ar re all e pelec'h e viot marvet. »

Komzoù ken dichek a zistanas penn an Tunk ; distreiñ a reas war-zu e soudarded, en ur lavaret :

« Lezomp hemañ, ar penn-beuz diskiant-mañ, en e di ; lavaret eus din, a-raok dont eus a Gastell, ne vez james kavet tu vat ebet dezhañ. Deomp d'an iliz ; eno, me 'gred e kavimp un dra bennak. »

Ar soudarded a gave ken aes mont en o hent evel chom da glask trabas ouzh an aotrou Breton, hag a droas ker buan kein evit mont d'an iliz. Ar pezh a lavaras an Tunk a yoa gwir ; daou sac'had arc'hant a voe kavet, arc'hant ar paour hag hini ar sent. N'oa ket bet a amzer d'o c'huzhat ; o-daou e voent laeret. Ha petra a rae d'an Tunk ha d'e soudarded da biv oa an arc'hant-se ? Daoust ha laeron ken didruez evel ar Republikaned a sell ker pizh-se ouzh an traoù ?

Fouge enno o vezañ gellet en em zispegañ kerkoulz marc'had diouzh un den ker rust ha ker garv hag an aotrou Breton, ha bremañ leun o godelloù a arc'hant, ar soudarded a ya laouen war-zu Kleder. Eno oa tri beleg hag a yoa bet gourc'hemennet dezho, eizh dervezh a yoa, mont da Gastell da ober o le, pe o *sermant,* mar kirit. Hini anezho n'en doa sentet ; setu perak e kave d'an Tunk n'oa netra da ober nemet kregiñ enno hag o c'has gantañ. Mes tro c'houllo [123] a reas. Ar veleien a yoa aet da guzhat, ha ne gavas netra

nag er presbital, nag en iliz. Setu perak ne zaleas ket hag ez eas war-eeun war-zu Ploueskad.

Pa deu ar bleiz eus e goad da glask e breizh war ar maez, an holl a gri : « Harz ar bleiz ! » Pa voe gwelet ivez an Tunk hag e soudarded o klask beleien hag o laerezh ilizoù, an dud vat a gase keleier eus an eil bourk d'egile. Abalamour da se ne gavjont ket muioc'h a veleien e Ploueskad eget n'o doa kavet e Kleder.

Betek amañ, an Tunk ne rae ket kalz forzh pe en divije paket beleien pe n'en divije ket, rak ouzh beleien Plougouloum, Sibiril ha Kleder, n'en doa ken droug nemet an droug o deus an dud fall ouzh an dud vat. Mes amañ n'eo ket ar memes tra. Beleien Ploueskad, Gwinevez ha Trelez, eo o doa graet droug dezhañ, war e veno, o viret outañ da ober holen en aod ar C'hernig, hag, e gwirionez, aer ar vro eo ez oa. Setu perak ez a diaes e benn, o welet ne gav hini ebet er gêr eus a veleien Ploueskad. Koulskoude, o anvioù a yoa gantañ merket-mat war baper ; n'oa ket zoken espernet ur c'hloareg yaouank, an aotrou Got, bet abaoe person e Kleder, ha rener Kastell en doa roet urzh dezhañ, war e c'houlenn, da vezañ didruez en o c'heñver ha d'o c'has holl d'ar prizon da Vrest.

Diaes e benn, an Tunk a yae dre ruioù Ploueskad en ur c'houlenn digant an holl keloù eus ar veleien. En aner e c'haloupe, den ne zigoras e c'henoù ; koulskoude, meur a hini a ouie e pelec'h oa kuzhet ar veleien. O welet ne gleve netra gant den, e lakeas embann dre bevar c'horn ar bourk [124], gant e soudarded, oa deuet d'ar presbital Herve Gorrebloue da glask unan eus ar veleien da vont buan-ha-buan da reiñ sakramant an nouenn d'e vevel, a yoa faoutet e benn gant un taol ru digant ar marc'h limon. A-benn ur pennad goude-se, e voe graet kloc'h-galv, evel evit ar badeziantoù, hag e voe adarre embannet, dre ar bourk, oa en iliz ur

c'hrouadur toc'hor o c'hedal ur beleg d'e vadeziñ. Den na deuas da glask ar veleien, rak anat ' oa d'an holl n'oa an traoù-se nemet gevier. Ma vije bet ezhomm eus a unan bennak anezho, n'eo ket soudarded an Tunk a vije bet karget eus ar gefridi-se.

Ne zivinfec'h biken ar pezh a deuas e penn an Tunk, o welet n'oa ket evit diboufañ unan hepken eus a veleien Ploueskad. Lakaat a reas adarre embann oa daou zen yaouank en iliz o c'hortoz ur beleg d'o euredin [125]. Daoust ha ne ouie ket, an den diskiant a zo anezhañ, e ranker, a-raok dimeziñ, bezañ embannet teir gwech en iliz, e-pad an oferenn-bred, hag evel-se e tlee ar veleien gouzout peur o doa euredoù [126] da ober ? Me 'gred e ranke bezañ dallet gant an droug a yoa ennañ. Ma ne reas den a van o klevet klask ar veleien da reiñ an nouenn hag ar vadeziant, e rejor [127] nebeutoc'h a van c'hoazh o klevet traoù ken diskiant.

O welet ne c'helle ket dont a-benn eus e daol, an Tunk a soñjas neuze reiñ da zebriñ ha da evañ d'e soudarded. Bernikot a zalc'he, d'ar mareoù-se, un ostaleri vras, d'ar c'hreisteiz d'ar presbital, e korn ar vered kozh. Eno e voe gourc'hemennet aozañ o fred d'an Tunk ha d'e dud, ha, va c'hrediñ a c'hellit, ne voe espernet na kig, na bara, na gwin, na gwin-ardant, na kement tra vat a voe kavet en ti. Leizh kof a voe debret hag evet, ha glabous a-forzh a yoa gant ar soudarded, pa deujont er-maez ; tomm oa d'o genoù, e feson. Pae ar paour kaezh Bernikot n'oa ket bet bras : ne voe ket zoken lavaret bennozh Doue dezhañ. Brav c'hoazh oa bet dezhañ, war ar gont a rae, pa n'oa ket bet bruzunet kement tra a yoa en e di.

Eus a Bloueskad, an Tunk a yeas da Lanzeon *,

(*) Mar deu da envel, pa vez ret, anv e dad-kozh a Lanzeon, ha breur e dad-kozh, person Plouzane, an hini en deus skrivet kont

e-kichen Menez ar C'hour. Mont a rae di abalamour m'en doa droug ouzh Paol Inizan, diwar-benn aod ar C'hernig, hag abalamour m'oa gourc'hemennet dezhañ kas gantañ d'ar prizon an aotrou Yann-Glaoda Inizan, person Plouzane, deuet d'ar gêr, da di e vreur, Paol Inizan, ha n'en doa ket falvezet gantañ sentiñ ouzh lezennoù ar Republik.

Pell a-raok m'oa degouezhet an Tunk e Lanzeon, oa bet Gwilhoù Gaer, eus a Bontpolodoù, o lavaret d'an aotrou Inizan kemeret an tec'h, rak edo erru ar soudarded d'her c'herc'hat da vont d'ar prizon, ha d'ar marv zoken marteze. E vreur, Paol Inizan, hen alie ivez, en ur ouelañ zoken, da vont da guzhat.

« It, va breur », emezañ, « it da guzhat. Kezeg mat ha lijer a zo em marchosi ; kerent hon eus e Gwiniventer hag e Sizhun ; degemeret-mat e viot ganto ; savit war varc'h, ar *Morian* a zo an dibr war e gein ouzh ho kedal, ha paotred ar Republik n'o deus loen ebet ker prim hag hennezh. Savit war ar *Morian,* va breur !

— Bennozh Doue dit, va breur Paol », eme an aotrou Inizan ; « degaset on kuit eus a Blouzane abalamour n'am eus ket touet, mes eus a Lanzeon, eus an ti m'on ganet ennañ, ne din ket kuit nemet kroget e ve ennon. Evit gloar Doue em eus savet tour Gwinevez hag iliz Plouzane ; tremen daou-ugent vloaz a zo abaoe ma 'z on beleg ; gwellañ ma c'hellen am eus graet evit distreiñ an dud diwar an hent fall hag o lakaat war an hent mat ; direbech on, a gredan, dirak Doue ;

---

Yann Pennorz, n'eo ket evit en em veuliñ nag evit fougeal [128] eo, mes evit lavaret ar wirionez. E levr an aotrou Levot, a zo komzet deoc'h anezhañ, hag er skridoù chomet e ti-kêr Gwinevez, e c'heller gwelet diwar o fenn, kalz muioc'h eget na lavaror [129] amañ.

n'em eus aon rak netra. Deuont pa girint ar Republikaned, evidon-me ne dec'hin ket. »

Hag evit gwir, chom a reas da c'hedal an Tunk, ne zaleas ket d'en em gaout.

E Lanzeon ne voe ket pell an abadenn ; n'oa nemet unan da bakañ, hag edo eno dirak an holl ; hag ouzhpenn, kalz a yoa c'hoazh da ober a-raok an noz, hag emañ teir eur o vont da seniñ [130]. Kroget e voe en aotrou Inizan ; staget e voe dezhañ e zaouarn, an eil ouzh egile, a-dreñv e gein, hag e-pad m'oa lod eus ar soudarded oc'h ober an dra-se, lod all a yoa aet da furchañ an ti da glask traoù da evañ ha da laerezh, ma kavjent. Gwin Bernikot a yoa uzet e feson, rak en em lakaat a rejont da evañ ker gwazh ha biskoazh ; ha goude bezañ evet, e lakejont c'hoazh boutailhadoù en o sier da vont ganto.

Eus a Lanzeon da vourk Gwinevez, n'eus ket pell, tri c'hardeur vale da hirañ. An Aotrou de Bonnemetz, person Gwinevez, n'edo ket e anv gant an Tunk ; mes evel m'en doa graet taol gwenn e Kleder hag e Ploueskad, en doa c'hoant d'en em zigoll en un dra bennak. Daoust, ouzhpenn se, ha sellet e vije ker pizh ouzh ar pezh en divije graet, pa en em gavje e Lesneven ? Abalamour da se e troas diwar an hent bras hag ez eas da Winevez. An Aotrou de Bonnemetz en doa graet evel an aotrou Inizan, chomet oa da c'hedal ar Republikaned. Ne voe ket ivez 'ta diaes kregiñ ennañ. An amzer a yoa berr, hag an Tunk a rankas mont kuit gant ar pezh hepken en doa kavet er presbital. Evelato, p'edo o vont e-biou Kroaz ar Born, e tistroas war-zu ar bourk en ur lavaret :

« It atav, Gorrekear ha maner ar Skilhoù, bezet dinec'h ; me a deuy diwezhatoc'h da c'houzout ha gwin mat hag aour melen a zo e yalc'h Laorañs Soutre ha Fañch Kabon. »

Laorañs Soutre a yoa o chom e Gorrekear, ha Fañch

Kabon er Skilhoù. Bezañ oant eus an ezhec'h gwellañ ha pinvidikañ a Winevez ; setu perak an Tunk en doa droug outo. E feson, kristen mat ha republikan a zo daou dra hag a zo diaes d'en em lakaat d'en em glevet.

Bale a rae an Tunk hag e soudarded war-zu Trelez, rak person ar barrez-se a ranke da gaout. En ur vont e-biou chapel Lokrist-an-Izelved, an aotrou Inizan hag an Aotrou de Bonnemetz a en em daolas d'an daoulin evit en em erbediñ ouzh an Aotrou Krist benniget ; n'oant ket evit dizeleiñ o fenn, rak staget oa dezho o daouarn a-dre o c'hein. O fedenn a voe kalonek, mes ne voe ket hir, rak a-vec'h m'oant daoulinet, ma krogas daou pe dri soudard e pep hini anezho ; sevel en o sav hag o buntañ [132] war hent Lesneven a rejont en ur lavaret dezho gant ur c'hoarzhadenn yudaz :

« Baleit, kozh beleien ; e kastell Brest ho pezo amzer da bediñ ho Toue, rak ne gredan ket e teufec'h kuit ac'hano warc'hoazh.

— Nag er sizhun a zeu kennebeut », eme ar re all.

Person Trelez, an aotrou Kloarek, a yoa ivez e anv gant an Tunk. Ne voe ket pell evit mont eus a Lokrist di. An aotrou Kloarek a yoa en iliz o kofes. Ne voe ket lezet da beurechuiñ kofes an hini a yoa gantañ, evel m'oa lezet an aotrou Poullaouek, person Lokournan, da echuiñ e oferenn. Aon a oa n'en divije ivez kemeret an tec'h. Abalamour da se, kerkent ha ma voe en em gavet en iliz, an Tunk a lavaras d'e soudarded terriñ dor ar gofesion a daolioù kros fuzuilh, ha tennañ, diwar-bouez e zilhad, an aotrou Kloarek ermaez, ma teuje da enebiñ. An aotrou Kloarek ne enebas ket, ne dalie ket ar boan ; raktal e voe, evel d'an daou veleg all, staget, gant ur gordenn, e zaouarn dezhañ a-dre e gein. Goude se e voe furchet an iliz evit klask arc'hant santez Wendrog. Ne voe kavet netra ;

arc'hant an iliz, kerkoulz hag an traoù sakr, a yoa kuzhet er vered, ur maen-bez ouzh o golo.

Mar lavarfen deoc'h ez eas goude-se ar soudarded d'ar presbital da evañ ha da lonkañ, e lavarfec'h din ne gontan deoc'h nemet ar memes traoù, ha kontañ atav ar memes tra a zo enoeiñ an dud. Mat, petra a fell deoc'h ? N'on evit kontañ nemet ar pezh a zo gwir, ha, dre ma 'z aent, ar soudarded ne raent nemet evañ, debriñ ha laerezh.

Bourk Trelez a zo war un dorgenn uhel, hag ac'hano e weler a-bell a-dro-war-dro. Klevet a raed tud o kaozeal a-bell, ha, diouzh an trouz, o c'homzoù a yoa rok. An Tunk a deuas er-maez eus an ti da welet petra a yoa a nevez ; anaout a rae ar vro-se, ha n'oa ket hep enkrez. O sellet dirazañ, e welas war an hent bras, dirak Kroaz ar C'hildu, ur vandennad vat a dud. Lod a yoa ganto pep a benn-bazh, lod all pep a geuneudenn, lod all pep a forc'h houarn, lod all pep a grog ; hag holl ez aent hag e teuent war an hent bras, skerj o fenn [133], entanet o daoulagad. Ar re-se oa Ploueskadiz, Gwineveziz ha Treiz-Lez, aet kounnar enno o welet o beleien o vont gant soudarded ar Republik. An Tunk ne voe ket pell evit divinout ar pezh a yoa o vont da c'hoarvezout gantañ ha gant e soudarded ; edont holl o vont da vezañ lazhet [134] a daolioù bazh, a daolioù peul, a daolioù forc'h hag a daolioù krog. Distreiñ a reas buan d'ar presbital ; kuzuliañ a reas ur pennadig e soudarded, ha kerkent e voe gwelet pep hini oc'h en em gempenn da vont en hent.

E-lec'h diskenn da Groaz ar C'hildu, war an hent bras, an Tunk a lakeas e dud da ziskenn, oc'h en em guzhat a-hed ar c'hleuzioù, dre an tu a-enep, da bont ar Saezh [135], evit o c'has dre an hentoù a-dreuz ; aon en doa na vije deuet an dud diwar ar maez da lammat warnañ. Goude bezañ tec'het er c'hiz-se, evel dre laer,

ez eas e-biou Plouider, hep mont er bourk, hag ec'h en em gavas e Folgoad diouzh an abardaez ; n'en doa ket kredet mont dre gêr Lesneven, ha c'hoant tostaat ouzh Brest en doa ivez.

Antronoz, abred diouzh ar mintin, n'oa ken anv e Lesneven nemet eus an Tunk hag e soudarded. Klevet oa bet ar pezh o doa graet a-raok en em gaout e Folgoad. Mar doa unan bennak hag a gave mat ha leal ar pezh o doa graet, ar darn vuiañ evelato a gave abeg enno, ha setu perak ar maer hag ar re uhelañ e karg a deuas da Folgoad da lavaret d'an Tunk lezer distreiñ d'ar gêr ar veleien a yoa deuet gantañ en derc'hent. Mes an Tunk, rokoc'h hirio c'hoazh eget n'oa en dervezh a-raok, abalamour m'en doa kavet e Folgoad ur vandenn a zaou-c'hant soudard, hag en o fenn un den anvet Ducoin, hag a yoa a-du gantañ, a respontas n'en doa maer Lesneven nag e dud netra da welet war e oberoù. Hag e tiskouezas dezhañ an urzh en doa bet digant renerien Kastell da zastum beleien war e hent ha d'o c'has d'ar prizon da gastell Brest. War gement-se n'oa netra da lavaret, ha Lesneveniz a rankas dont d'ar gêr hep gellout ober ar vad o doa c'hoant.

An Tunk neuze, mestr da ober ar pezh a garie, a en em lakeas da glask beleien all e-lec'h re Gleder ha Ploueskad, o doa tec'het, evel a ouzoc'h, rak c'hoant kaout un hanter dousenn d'an nebeutañ en doa. O c'haout a reas aes a-walc'h. Folgoad a zo bet, hed ar wech, un iliz brudet-meurbet dre ar burzhudoù a rae enni ar Werc'hez Vari, hag enni e teue kalz beleien, a bell kerkoulz hag a dost, da lavaret oferennoù evit pediñ ar Werc'hez da bellaat diouzh hor bro an dud fall a rae kement a zroug. Abalamour da se, an Tunk ne rankas ket mont pell da glask. Kaout a reas hep dale an aotrou an Hir, beleg eus a Folgoad, an aotrou Jakob, kure Lokmelar, hag an aotrou Grall, person Lanouarne.

O degas a reas d'ar prizon da gaout an tri beleg all a yoa eno abaoe an abardaez a-raok, hag o-c'hwec'h o c'hasas gantañ da gastell Brest da c'hedal ma vijent barnet d'ar marv.

# TRIZEKVET PENNAD

**An tennan d'ar sord e Plabenneg hag e Kastell.**

Me 'gred em beus lavaret a-walc'h deoc'h, en ur gontañ ar pezh a c'hoarveze dre bevar c'horn hor bro, evit reiñ deoc'h da anaout e tlee an holl bezañ skuizh gant kement a fallagriezh, a ziskianterezh hag a grizder. Ne vioc'h ket souezhet eta ma lavaran deoc'h e save grozmol [136] e-touez an dud, ha ma kleved hiniennoù o lavaret, a vouezh uhel, oa poent derc'hel penn ouzh ar Republikaned, ha kas an divroidi d'o bro. Diaes e kavent, hon tudoù-kozh, chom hep oferenn hag hep kofes o fec'hedoù, pell diouzh an Aotrou Doue. Abalamour da se hepken e vije, a-barzh nebeut, en em savet a-bezh Breizh-Izel a-enep ar Republik, pa deuas un dra all da lakaat, en un taol, an traoù e belibann [137].

Evel am beus diskouezet deoc'h, paotred ar Republik a rae brezel da dud o bro. Ouzhpenn-se, c'hoantaat a rejont ober brezel d'ar broioù all ivez, abalamour ma ne felle ket dezho ober, en o bro, an diskianterezh a raent-i en hon hini.

An neb a ra brezel a rank kaout soudarded. A-raok an amzer ma komzan anezhi, a-raok an Dispac'h bras [138], pe an Dispac'h kentañ, mar kirit, ne dae da soudard nemet an neb a gare. Ar c'hrouadur a yoa d'e dad ha d'e vamm, ha den ne c'helle dont d'her lamet [139] diganto. Neuze ne ranke ket ar mammoù paour disec'hañ gant

glac'har war o zreid, nag an tadoù terriñ ha breviñ o c'horf gant al labour, dre an abeg m'en doa ranket o bugel mont da soudard, pell-pell diouto. D'ar mareoù-se, an Noblañsoù a yoa holl soudarded, mes n'oa nemet an Noblañs hepken. Kouer a veve ar vro er ur labourat e zouar, hag an Noblañs he difenne a-enep an enebourien. Ma ranke kouer turiat an douar, an Noblañsoù o doa ivez ar blijadur da vont d'ar brezel ha da lakaat terriñ o fenn. Pehini oa ar gwellañ ? M'en doa c'hoant ur c'houeriad bennak da vont da soudard, e c'helle mont evit netra, ma karje, hag e teuje kuit d'ar gêr pa vije skuizh. M'en doa c'hoant da gaout arc'hant, e rae gant an Noblañs marc'had c'hwec'h miz, bloaz, daou vloaz hag ouzhpenn, ha, pa veze [140] echu e amzer, e teue d'ar gêr, evel ma teu bremañ ar mevel eus a di e vestr pa vez echu e vloaz. Klevet a reer, hirio en amzer, genaoueien o krial : « Frankiz, frankiz ! Liberte, liberte ! » Peur ivez 'ta eus bet muioc'h a liberte eget na yoa en amzerioù-se ? Koulskoude, ar c'henaoueien [141] eo a zo o reiñ da grediñ deoc'h edo a-ziagent kouer etre daouarn an Noblañs, evel m'emañ bremañ hor loened mut etre hon daouarn-ni. Traoù sot ha diskiant eo an traoù-se, mes bremañ, an traoù sotañ ha diskiantekañ eo a vez kredet da gentañ. — Lavarit eus bet ur c'hi bihan gant ho kazhez, hag e vioc'h kredet diouzhtu ! ! !

A-raok an amzerioù-mañ, e kaved soudarded a-walc'h hag a yae gant an Noblañs da ober brezel evit ar Roue. Mes bremañ, piv eo ar c'hristen mat hag a garfe mont mesk-e-mesk gant tud evel ar re am eus komzet deoc'h anezho ? Piv a garfe brezelekaat gant tud hag a ra brezel d'o Doue, d'o roue, d'o beleien, d'an holl dud vat eus o bro ha d'an estren, war-gorre ar marc'had, abalamour ma ne reont ket evelto ? Den ebet. Setu perak e rankjont neuze *invantiñ* an *tennañ da sord,* tra griz meurbet, re anavezet bremañ.

Hogen, e miz meurzh 1793, e voe evit ar wech kentañ tennet d'ar sord e Breizh. Da Blabenneg e teuas da gentañ paotred ar Republik da esa ober o zaol hag her c'has da vat. Mes ne ouient ket petra oa paotred Plabenneg. Hini anezho ne deas war-dro, den ne lakeas e zorn er sac'h, rak den n'en doa c'hoant da vont da soudard. Gwelloc'h e kave an dud yaouank chom er gêr gant o zad hag o mamm da lavaret o *Fater* bep noz ha bep mintin, ha da vont d'an oferenn da sul, eget n'oa mont da c'haloupat bro, da zarempredïñ tud difeiz, tud saotret o daouarn gant gwad ar re vat, ha da gaout ar penn torret o stourm ouzh enebourien n'o doa biskoazh graet droug da hini anezho, ha ne raent nemet difenn o bro. Kaer o devoe ar pennoù kentañ a Blabenneg aliañ an dud yaouank da dennañ d'ar sord, hini anezho na sentas. Neuze e kasjont keloù a gement-se da Lambezelleg, e-lec'h m'edo Corbet, un dispac'her bras, o kas an traoù en-dro. Corbet a zeredas da Blabenneg gant ur guchenn soudarded ; kaout a rae dezhañ en divije lakaet koueriaded Plabenneg da soublañ diouzhtu ha da sentiñ ouzh urzhoù ar Republik. Mes allas ! ne ouie ket ouzh piv en doa afer [142] ; den ne rae van evit her c'hlevet. Mont ha dont a rae eus an eil bandenn d'eben, e dulban [143] *trikolor* en-dro d'e groazlez : kontañ komzoù flour ha lavaret gevier brav a rae gwellañ ma c'helle ; den ne rae van evit her c'hlevet, zoken tec'het a raed dioutañ. Petra c'hoarvezas neuze ? Ne oufen ket her lavaret deoc'h. Lod a lavar oa aet droug e Corbet, hag en doa roet un taol dorn da un den yaouank ne felle ket dezhañ lakat an dorn er sac'h, hag e lakeas e fri da wadañ. Ar gwel eus ar gwad a atizas an holl ; ur youc'hadenn skiltrus a dregernas dre bevar c'horn bourk Plabenneg, ar bizhier a savas en aer, ar mein a gouezhas stank war Gorbet hag e soudarded. Ar re-mañ a gemeras aon ; Plabennegiz her gwelas hag a lammas war

Gorbet hag her lazhas war al leur-gêr a daolioù bazh hag a daolioù treid.

Paotred Laniliz a yoa bet kemennet dezho gant Corbet dont ivez da Blabenneg ; deuet oant buanañ ma c'hellent. Soñjal a raent, paotred kêr evelto, dont buan a-benn eus a goueriaded diskiant Plabenneg. Kouezhañ a reas o bizig en o dorn pa weljont, oc'h erruout, ar pezh a yoa c'hoarvezet gant Corbet. Aon a grogas enno, ha distreiñ a rejont d'ar gêr, d'an nebeutañ ker buan ha m'oant deuet. Ar vourc'hizien a zo mat da fougeal [144] a-bell ha da ober aon d'an dud diwar ar maez, mes pa ziskouezer an dent dezho, ec'h ouzont brav-bras treiñ kein buan.

D'ar c'houlz-se ivez, ur jeneral anvet Canclaux, a yoa, en anv ar Republik, o kas an traoù en-dro e Bro-Leon a-bezh. E Brest edo o chom. Pa glevas ar pezh a yoa c'hoarvezet e Plabenneg, ez eas un droug bras ennañ. Touiñ a reas dont a-benn eus ar Vretoned, koustje pe goustje, hag ober anezho soudarded d'ar Republik, zoken daoust dezho. Labour az pezo [145], jeneral Canclaux, rak ar brud a baotred Plabenneg a zo aet dija dre ar vro, ha dre-holl oad [146] war sell da harzañ ouzhit. Hag a-raok ma teui a-benn eus da c'hoant, e vezo laosket meur a denn fuzuilh ha diskaret meur a zen.

An tennañ d'ar sord e Kastell a yoa merket evit an 19 a viz meurzh 1793. Galvet oa da vont da lakaat o dorn er sac'h, an holl dud yaouank a dro-war-dro, betek Gwinevez, Gwiniventer, Plouvorn hag ar parrezioù all tostoc'h. Canclaux a ouie an dra-se, ha c'hoant a deuas dezhañ dont e-unan da Gastell da lakaat an dud yaouank da sentiñ ouzh lezennoù ar Republik. Mes evel m'oa bet teurket Corbet e Plabenneg, ha ma n'en doa ket a c'hoant da goll eveltañ e vuhez e tastumas an dud a yoa diouzh e zoare e kêr Vrest, hag ouzhpenn ur *rejimant*

soudarded, anvet *rejimant ar C'halvados,* abalamour ma 'z oant ginidik eus al lodenn-se eus an Normandi, anvet bremañ Calvados. Ouzhpenn kement all a dud, e kasas gantañ c'hoazh meur a bezh kanol, rak n'en em fizie ket a-walc'h en e soudarded. En em gaout a reas e Kastell-Paol daou zervezh a-raok an dervezh lakaet evit tennañ d'ar sord. Lakaat a reas sevel teltoù e-kreiz al leur-gêr evit lojañ e soudarded. Sevel a ra e ganolioù harp ouzh an iliz katedral, tro o genoù ouzh an dud.

E-pad an noz ha diouzh ar mintin, deiz an tennañ, soudarded ne ehanent da vale, gant o fuzuilhoù, dre an holl ruioù eus a gêr. Mes kaer en devoe Canclaux diskouez e soudarded gant o fuzuilhoù, hag e ganolioù gant o genoù du ha spontus da welet, ne c'hellas ober aon da zen. Ar baotred yaouank a dlee tennañ d'ar sord, hag ez oant kalz, start war o zreid, plom en o sav, o boned *segovii* a-ispilh war o divskoaz, a valee, hep aon, dre gêr, sioul ha mut da welet. Mut ha sioul oant c'hoazh, rak ne lavarent grik ; mes, pa selled pizh outo, e weled o daoulagad o lugerniñ hag e kleved o c'halon o lammat en o c'hreiz. Heñvel oant ouzh ar goabrenn a sav en oabl. Goloet eo an heol, du eo an ainzer, mes ne strak ket [147] c'hoazh ar gurun.

Ar mammoù ne ziskrogent ket kennebeut eus o bugale. Dre ma valeent dre gêr, e teuent war o lerc'h. Anat oa ez oant glac'haret, roudoù an daeloù a yoa war o divoc'h, mes n'oant ket evit lakaat en o fenn e rankje o bugale o dilezer. O c'hlevet a reer o komz evel-hen, pep hini ouzh e vugel : « Evidout-te, va mab, ne di ket
« kuit. Ha perak ez afes ? Daoust ha brezelioù an dud
« fall-se a sell ouzhomp-ni ? Ma karfent chom e peoc'h
« n'o defe trabas ouzh den. N'eo ket a-walc'h dezho
« laerezh hon ilizoù hag ar c'houentoù ; n'eo ket
« a-walc'h dezho lakaat ar veleien er prizon, pe o c'has,
« gant an noblañsoù, da glask o boued er broioù estren,

« e-lec'h marteze ma varvint gant an naon, int-i hag
« a veve a-ziagent peorien hor bro, ret eo dezho c'hoazh
« mont da glask trabas ouzh tud ar broioù all ; greont
« da vihanañ o brezelioù er c'hiz ma kirint, gant o
« bugale o-unan, ha lezont hor re ganeomp-ni. Evit va
« hini-me ne day ket ganto. »

Setu ar c'homzoù a gleved e kement bandenn dud a valee dre ruioù Kastell. Klemmoù hag huanadoù hon tud a ranne hor c'halon ; sevel a reas ar gwad d'hor penn. Mar doamp sonn en hor sav a-raok, bremañ, o klevet hor mammoù, ne reomp kalz forzh a netra. Ne ouzon ket petra oamp o vont da ober, pa glevjor ur vandenn o tont war al leur-gêr en ur ganañ ar werzmañ, savet en amzer gozh, hag a zo en ul levr anvet *Barzhaz Breizh*. Mont a rejomp holl d'en em heul en ur ganañ a-unan, hag oc'h en em respont pep eil koublad, an eil bandenn d'eben :

— Petra leret-hu, paotred yod,
Ha paeañ ar gwirioù a reot ?
Evidon-me ne baein ket !
Gwell 've ganen bezañ krouget !

— Evidon na rin kennebeut !
Noazh va faotred, va chatal treut :
Na rin ket, m'hen toue ru-glaou-tan,
Sant Kado kerkoulz ha Sant Yann !

— Me, va danvez a ya da goll,
Da goll ez an en holl-d'an-holl ;
Ken na vo ar bloaz echuet,
'Vo ret din mont da glask va boued.

— Da glask ho poued na eot ket,
En tu ganen ne laran ket ;

Mar deo trouz ha kann a glaskont,
Kent na vezo de a gavfont.

— Kent an de e kavfont trouz ha kann :
Ni hen toue mor ha taran !
Ni hen toue stered ha loar !
Ni hen toue eñv [148] ha douar !

Soudarded Canclaux ne ouient ket petra ’ganemp, mes o welet hon daoulagad entanet, hor bale dichek ha faeüs, e krogas un tamm aon enno. Sevel a rejont o daoulagad da sellet en-dro dezho, hag e chomjont sebezet o welet en holl brenestroù, en-dro d’al leur-gêr, hon tadoù, hor breudeur, hor c’herent hag hor c’hamaraded, deuet ganeomp da Gastell. Anat oa dezho e vije trouz ha kann a-raok an tennañ d’ar sord ; kaout a reas dezho n’o doa na poultr, na plom a-walc’h evit herzel ouzh kement all a dud. Mont a rejont d’an ti-kêr, pe, pa lavarin mat, d’an Eskopti he doa laeret ar Republik goude m’oa aet kuit an Aotrou de la Marche, an eskob, da c’houlenn c’hoazh poultr ha plom. Ar maer lakaet gant ar Republik, anvet Prud’hom-Langon, n’en doa ket da reiñ dezho. Canclaux a gavas dezhañ edo ar maer oc’h ober goap anezhañ, hag en doa c’hoant d’her lakaat da vezañ lazhet, eñ hag e soudarded, gant an dud diwar ar maez. Mont a reas droug ennañ ; lakaat a reas e soudarded da gregiñ e Prud’hom-Langon ha d’hen degas war al leur-gêr. Eno, dirak an holl, e voe lazhet a daolioù kleze hag a daolioù kros fuzuilh. En ur ober ar muntr-se, e kave dezhañ edo o vont da lakaat an holl da grenañ dirazañ ha da lakaat an dud yaouank da dennañ difrae d’ar sord.

Allas ! n’eo ket an dra-se a c’hoarvezas ! Prud’hom-Langon a yoa ur maer republikan, n’edo ket ivez ’ta e kostez ar roue, mes un den a goustiañs eeun oa, ha,

dre-se, evitañ n'oa ket eus a Gastell, oa karet a-walc'h e kêr. Ar gwel eus ar c'horf marv-se, lazhet ken didruez, a lakeas penn an holl da dreiñ. Droug a ya ennomp ; hon tud a deu, d'ar red, er-maez eus an tiez war al leur-gêr, hag holl a-bezh e lammomp war ar soudarded. Den n'en deus aon, buntañ a reomp tud Canclaux, hag, en un taol, ec'h en em gavomp e-harz mogerioù an iliz katedral ; pezhioù kanol Canclaux a zo kemeret ganeomp, emaint etre hon daouarn. Mes siwazh ! den ne oar penaos tennañ ganto ! Ar soudarded, sebezet, a dec'he en hor raok ; ni a skoe warnezho a daolioù dorn hag a daolioù bazh ; mesk-e-mesk edomp ganto ; c'hoant o deus d'en em dennañ a-gostez evit en em renkañ hervez o giz ha gellout tennañ warnomp. Lod eus hon tud-ni a yoa ivez fuzuilhoù ganto hag en em lakeas da dennañ warnezho, bremañ pa 'z int dispartiet dioc'h ouzhomp [149]. Ar soudarded a dennas ivez, ha kêr Gastell a dregernas e-pad ur pennad gant an tennoù. Ar gwad a rede, meur a gorf marv, diouzh an daou du, a yoa astennet war ar pave.

Canclaux ne gollas ket e benn. Kalz tud a yoa diskaret dezhañ, evit gwir, mes gwelet a reas n'oa urzh vat ebet en hon touez-ni, ha ne ouiemp ket stok ar brezelioù. Lakaat a reas e youl da dennañ talvoudegezh a gement-se. Dastum a reas en-dro dezhañ ar soudarded chomet e buhez ; gourc'hemenniñ a reas dezho en em deuler warnomp, a-benn-herr, o *baionetez* e beg o fuzuilh, bezañ didruez ouzh an holl, ha diskar d'an douar muiañ ma c'helljent, kozh ha yaouank, gwazed ha merc'hed ; hag ar pezh en doa gourc'hemennet a voe graet en un taol. Ar soudarded, pep hini en e renk, a lamm warnomp ; skeiñ a reont a-gleiz hag a-zehoù, kas a reont tud d'an traoñ, toullgofiñ a reont hemañ, dallañ a reont henhont, terriñ a reont e c'har da un all... Ar Vretoned a chomas mantret. A-enep beg lemm

ur vaionetez, petra oa o fenn-bazh, petra oa zoken o fuzuilhoù ? Ni, ne ouiemp ket c'hoazh ar vicher ; edor ouzh he deskiñ deomp, ha diwezhatoc'h e kousto ker d'ar C'hallaoued. Buntet e voemp d'hon tro, hep dale, ha ret e voe deomp mont war hor c'hiz er-maez eus a gêr Kastell. Kriz, ha kriz-meurbet oa deomp rankout mont kuit hep kas ganeomp hon tud lazhet ha mac'hagnet, ni hag a venne terriñ, en dervezh-se, e benn ouzh Canclaux hag ouzh e soudarded. E meur a emgann on bet abaoe, koulskoude, ar soñj eus a emgann Kastell eo a zo chomet donañ em c'halon, marteze abalamour ma 'z oa hennezh va emgann kentañ.

# PEVARZEKVET PENNAD

## Kergidu

Kizañ a rankjomp ivez ’ta a-raok Canclaux hag e soudarded. Lod ac’hanomp a yeas eus a Gastell dre hent Plouenan, lod all dre hent Rosko ha Santeg, mes an darn vuiañ a dec’has dre an hent bras a yae eus a Gastell da Verven, ha me a yoa gant ar re-mañ. Canclaux a deuas war hor lerc’h. Mes neuze, an Aotrou de Kerbalanek, eus a Blouvorn, a en em lakeas en hor penn. Gourc’hemenn a reas d’ar re n’o doa ket a fuzuilhoù, mont buan a-raok, ha d’ar re o doa fuzuilhoù, chom gantañ da viret ouzh Canclaux da zont warnomp. Lakaat a reas ar re-mañ d’en em guzhat a-dre ar c’hleuzioù, hag ac’hano e tennent war ar soudarded, pa en em gavent a-zindan tenn. Mat a reas, rak o welet se, Canclaux ne gredas ket dont war hor lerc’h zoken betek an Ospital ; e feson, e soudarded ne gavent ket aes kaout tennoù fuzuilh. Distreiñ a reas e kêr da ober aon d’an holl, ar pezh n’oa ket diaes, rak, va c’hrediñ a c’hellit, Kastelliz n’edont ket hep nec’h goude m’oamp-ni aet kuit.

Evidomp-ni a yeas betek Kroaz Kombod, dirak hent bras Ploueskad. Eno e chomjomp a-sav, ha di e teuas d’hor c’haout ar re o doa tec’het eus a gêr dre an

hentoù all. Evit bezañ kollet e Kastell, n'oamp ket digalonekaet, pell ac'hano. En em glevet a rejomp da gas keloù d'an holl barrezioù a dro-war-dro eus ar pezh a yoa c'hoarvezet, ha da lavaret d'ar gwazed [150] yaouank dont, antronoz vintin da ziwezhatañ, d'hor c'haout war-dro bourk Plougouloum, e-lec'h m'oamp mennet da chom da lojañ. Lavaret voe dezho ivez degas ganto fuzuilhoù, ferc'hier [151], heskennoù-prad ha kement tra a c'helle terriñ o fenn ouzh ar Republikaned. Soñj hor boa d'en em renkañ e-pad an deiz ha da vont d'abardaez e kêr Gastell war Ganclaux hag e soudarded. Goude bezañ kaset hor c'hannaded en o hent, ez ejomp da vourk Plougouloum hag e tro-war-dro da glask un tamm boued hag ur guchenn golo, rak anat oa deomp n'oad ket evit reiñ gweleoù da gement all a dud. Lavaret deoc'h e voemp degemeret-mat e kement lec'h ma 'z aemp, n'eo ket ret ; anaout a rit Plougouloumiz. E kement ti ma 'z aemp, e veze roet deomp ar pezh a yoa a wellañ, hag ar re gozh zoken ne felle ket dezho mont d'o gwele ; gwelloc'h e kavent o reiñ deomp ha mont o-unan war ar c'holo. An Aotrou de Kerbalanek hepken ne deas e gwele ebet. Kemeret a reas ul loen, hag, e-pad an noz, edo war vale, o vont du-mañ ha du-hont, da welet hiniennoù ac'hanomp en doa lakaet war an hentoù war-zu Kastell, da zegas keloù dezhañ e ken kaz ma vije, a-raok an deiz, deuet Canclaux war hor lerc'h.

Canclaux a chomas sioul e Kastell. Tud hor bro-ni avat ne chomjont ket er gêr. Ker buan ha m'oa lavaret dezho menoz an Aotrou de Kerbalanek, pep hini a grogas en e fuzuilh. Ar re n'o doa ket, a deue ganto ferc'hier houarn, heskennoù-prad ha filc'hier. Mes ar falc'h n'oa ket lezet evel ma vez pa 'z eer da falc'hat ar foenn d'ar foennog ; troet oa he lagadenn dezhi, hag evel-se ec'h en em gave al lammenn a-eeun gant an troad ;

heñvel oa ouzh un heskenn-brad, nemet m'oa hiroc'h ha pounneroc'h. N'oa ket hanternoz pa en em gavas ganeomp paotred Kleder, Sibiril ha Plouenan. Pell a-raok m'oa deiz ec'h en em gavas paotred Ploueskad, Gwinevez, Lanouarne, Gwiniventer, Gwitevede, Plouvorn, hag en ur ger, an holl gwazed en oad eus ar parrezioù all a dro-war-dro.

Abred diouzh ar mintin edomp war-sav, hag an Aotrou de Kerbalanek a yoa ouzh hor renkañ hag o lakaat mistri e penn pep bandenn. Yann Kerangeven, eus a vereuri Kerouzere, a yoa e penn Klederiz, Sibiriliz ha Plougouloumiz ; Paol Inizan, a Lanzeon, a yoa e penn Ploueskadiz, Gwineveziz, Lanouarniz hag ar re a yoa deuet eus a gostez Pagan ; Per Prigent, a Witevede, a yoa e penn tud e barrez ha kalz re all eus ar parrezioù all a dro-war-dro. An Aotrou de Kerbalanek a yoa mestr war an holl ; outañ e ranke pep hini sentiñ ; dezhañ oa kas ac'hanomp e-lec'h m'en divije c'hoant, e-lec'h ma vije ezhomm. Edod ivez 'ta oc'h en em renkañ er c'hiz-se, pa deuas unan eus ar re a yoa lezet da daoler evezh e Kroaz Kombod, da lavaret deomp oa deuet Canclaux hag e soudarded er-maez eus a Gastell gant o c'hanolioù. Anat oa ez oant erru warnomp, mes dre be hent ? Dre hent Ploueskad pe dre hent Berven ? Kaset e voe tud da welet. E-pad m'edont oc'h ober o zro, an Aotrou de Kerbalanek a beurechue da renkañ e dud, a gomze outo, a domme o c'halon dezho en ur ziskleriañ ec'h en em gannent evit o Doue, evit o bro hag evit o roue. Diskouez a rae ivez da bep hini petra en doa da ober.

War-dro nav eur hanter e tistroas hon tud en-dro da lavaret deomp ez ae Canclaux war-zu Berven. O klevet an dra-se, an Aotrou de Kerbalanek a welas gant un taol-lagad petra en doa da ober. Kas a reas ugent ac'hanomp, ha fuzuilhoù mat ganeomp, da guzhat a-

dreñv ar c'hleuzioù, e sav Milin ar Stank, e tu Berven. Gourc'hemenn mat a reas deomp ober peder bandenn, pemp e pep hini, ha lakaat d'an nebeutañ kant paz etre pep bandenn. Pa deuje ar soudarded a-zindan tenn deomp, e tleemp tennañ hor-pemp en un taol, ha, mar deujed [152] war hor lerc'h, tec'het diouzhtu ha dont en ur park pe en ur waremm [153] all, atav o tont war-zu Berven. Ma ne deuje den war hor lerc'h, n'hor boa nemet kargañ adarre ha tennañ a-nevez pa gavjemp ar soudarded e beg hor fuzuilh. Pep bandenn a dlee ober evel-se.

Mont a rejomp en hent ; en em guzhat a rejomp en ur waremm lann a-zioc'h kanol Milin ar Stank. Edomp eno ur pennad a yoa, ha ne deue den dre an hent. Mennet oamp dija da zisentiñ ouzh an Aotrou de Kerbalanek ha da vont en tu all d'an dour, pa weljomp en nec'h d'an diskenn, ur soudard war loen. Chom a reas a-sav ur pennad da sellet en-dro dezhañ a-gleiz hag a-zehou, ha goude-se ez eas war e giz [154]. Neuze e klevjomp un trouz, evel kroz ar gurun pa vez pell ; krediñ a raemp zoken e krene an douar. Ar c'hanolioù eo a rae an trouz-se. Emaint erru, a lavaremp a eil d'egile ! Hag, evit gwir, a-barzh nemeur e weljomp daouzek pe bemzek soudard war loen o tont a-raok. Diskenn a rejont betek ar pont, hag e chomjont a-sav, nemet unan a en em zistagas adarre diouzh ar re all hag a deuas betek war-eeun deomp-ni, ar pemp kentañ. Mennet oamp da dennañ warnañ ; me a gave gwelloc'h gedal, hag a lavaras goustadik d'ar re all :

« Gortozomp, paotred. Anat eo deomp emañ hemañ oc'h ober amañ ar pezh en deus graet du-hont, en tu all, d'an nec'h, o sellet ha ne welo den, ha goude-se e teuio e gamaraded gantañ betek amañ. Pa vezint deuet holl betek ennomp, ni a skoio hor-pemp en un taol hag o diskaro d'an douar. »

Va c'hamaraded a sentas ouzhin, hag, e gwirionez, ar pezh am boa soñjet a c'hoarvezas. Ar soudard a zistroas da gaout e dud, hag o-femzek e teujont a-raok. Edont war-eeun deomp pa roas din Per Kemener un taol ilin en ur lavaret :

« Sellit du-hont 'ta, Yann ! »

Treiñ a ris va fenn, hag e welis an hent bras e nec'h ar sav goloet a dud.

« N'eus forzh », a leverjon[155] da Ber, « evit ar re-mañ a rankomp da gas d'ar bed all ; goude-se e teuio tro ar re-hont. »

N'oamp ket bet pell evit lavaret ar c'homzoù-se ; evelato hor boa roet amzer d'ar pemzek soudard da vont dreistomp. N'oant ket aet re hir, ha me lavaret :

« Tan, paotred ! »

Hor pemp tenn a grozas, ha ker buan e klevjomp pemp tenn all laosket gant hor pemp kamarad a yoa uheloc'h d'an nec'h ; etrezomp edo ar soudarded. Daou zen hag ul loen a chomas war an hent bras ; un all a yoa a-ispilh ouzh e varc'h, un troad dezhañ er stleug hag e benn o ruilhañ hag o lammat war an douar diwar an eil maen war egile. Ar re a yoa chomet e buhez a zistroas d'an daoulamm war-zu o c'hamaraded.

Neuze e weljomp kabal e-touez ar soudarded a yoa chomet d'an nec'h. Dont a rejont d'ar red d'an traoñ, lod war loen, lod all war droad. Gwelet a raemp n'oamp ket evit herzel, hon-ugent, ouzh kement all a dud. Sentiñ a rejomp ouzh gourc'hemennoù an Aotrou de Kerbalanek, dont a rejomp war hor c'hiz, oc'h en em guzhat a-dreñv ar c'hleuzioù ; ha, savet d'an nec'h, etre Milin ar Stank ha Kroaz Mean, e chomjomp adarre da c'hedal paotred ar Republik. N'hor boa ket a aon ; fouge a yoa ennomp o vezañ diskaret soudarded da Ganclaux.

Bremañ evelato eo diaesoc'h deomp o zizhout rak ne deuont nemet a vandennoù bras, ha n'oamp ket, hon-ugent, evit gedal kement all a dud. Evelkent, a-raok unnek eur, hor boa diskaret d'an nebeutañ un all c'hoazh, rak chomet oa war an hent. Me 'gred hor boa ivez tizhet meur a hini.

Eus a Blougouloum e veze klevet an tennoù, gouzout a raed ivez 'ta edomp e krog gant soudarded Canclaux. An Aotrou de Kerbalanek a welas, en un taol-lagad, petra en doa da ober. Kas a reas e dud da guzhat a-dreñv Kervrenn, Keinigoù ha Kreac'h Moiek, ha diwar an hent bras, den n'o gwele. Lod all a yoa e Tosenn Fantik.

Ni a gendalc'he da zont war hor c'hiz dre ma teue bec'h warnomp, hervez m'oa gourc'hemennet deomp. P'en em gavjomp dirak Tosenn Fantik, e kavjomp eno Paol Inizan, hag a lavaras deomp :

« Amañ, gwazed, e rankomp chom, hag amañ e rankomp derc'hel penn, e-pad un hantereur d'an nebeutañ, ouzh Canclaux hag ouzh e soudarded. An Aotrou de Kerbalanek en deus her lavaret din, ha ret eo sentiñ. »

Chom a rejomp a-sav da c'hedal. Canclaux ne zaleas ket d'en em gaout. Me her lavar deoc'h, an tennoù a yae hag a deue, n'eo ket diouzh kont. Ni ne dostaemp ket re, ha Canclaux ne grede ket kennebeut dont re vuan warnomp. Gwelet a rae oa e Tosenn Fantik tud ha n'o dije ket lezet anezhañ da dremen. Treiñ a reas diwar an hent bras gant ul lodenn eus e dud, evit mont, e-biou Begavel, da vaner Kergidu. Ac'hano en doa c'hoant skeiñ warnomp a-gostez, e-pad ma vije al lodenn all eus e dud o skeiñ warnomp dre an hent bras. Tennañ a reas ivez ugent pe dregont tenn kanol, mes ne raent ket a zroug deomp ; mont a rae an tennoù dreist hor penn da skeiñ er sav, war-zu Berven, en tu all d'an dour.

O lakaat e dud el lec'h m'en doa o lakaet, an Aotrou de Kerbalanek en doa e soñj. E-pad m'edomp-ni e Tosenn Fantik oc'h en em gannañ ouzh Canclaux, un daou-ugent den bennak a ziskennas war an hent bras, d'an traoñ, hag a freuzas pont Kergidu. Ur wech ar pont freuzet, den ne c'helle mont eus an eil tu d'egile eus ar stêr, rak re ledan eo da lammat dreist, ha re zon an dour d'he zreuziñ war an troad.

Pa voe freuzet ar pont e voe lavaret deomp-ni ober an neuz da ziskenn d'an traoñ, evel pa hor bije c'hoant da dec'het. Ober a rejomp ar pezh a voe lavaret deomp, ha Canclaux hag e soudarded a deuas war hor lerc'h ; kaout a rae dezho n'oa ken nemet hon drailhañ da ober. N'eo ket an dra-se a c'hoarvezas. Ar re eus hon tud-ni a yoa kuzhet a-dreñv Kervrenn ha Keinigoù, a dreuzas, lod anezho, an hent bras evit mont da Loklouer ha da Benn an Traoñ. Er c'hiz-se oa troc'het hent Kastell ouzh Canclaux, n'oa ken evit dont war e giz ; n'oa ket evit mont a-raok kennebeut, rak freuzet oa ar pont. Kelc'het eo 'ta Canclaux ganeomp ; ret eo d'e dud bezañ lazhet ganeomp-ni, pe bezañ beuzet gant dour ar stêr. Canclaux ne zaleas ket da welet oa lakaet er sac'h gant an Aotrou de Kerbalanek ; anaout a rae e vicher. Abalamour da se e c'hourc'hemennas d'e soudarded kas ac'hanomp kuit eus a Dosenn Fantik. Eno en doa c'hoant da lakaat e ganolioù evit gellout, ac'hano, tennañ warnomp a bep tu, war-zu Begavel ha Penn an Traoñ, kerkoulz ha war-zu Kreac'h Moiek, Keinigoù ha Kervrenn. Evit se e roas urzh d'e soudarded da zont warnomp, evel en derc'hent e Kastell, o baionetez e beg o fuzuilhoù. Mes ni hor boa desket un tamm o micher. E-lec'h tec'het, p'o gwelas o treiñ war-zu ennomp, an Aotrou de Kerbalanek a grias a-bouez e benn :

« War-sav hag a-raok, paotred Breizh ! A-benn-herr

war an Dispac'herien ! Skoit gant ho ferc'hier ha gant ho filc'hier startañ ma c'hellfot ! Evit ho Toue, evit ho pro hag evit ho roue eo ec'h en em gannit. Kalon i'e 'ta, paotred Breizh, ha dao dezho ! »

Ar c'homzoù-se a lakeas ar gwad da virviñ en hor gwazhied ; e-lec'h treiñ kein e teujomp d'ar red war ar soudarded. Ar re o doa fuzuilhoù a denne hag a ziskare bep taol o den ; ar re n'o doa nemet ferc'hier, heskennoù-prad pe filc'hier, a lamme war ar sitoianed. E neblec'h ne voe biskoazh en em gannet gant muioc'h a youl. Ne gleved a bep tu nemet ar c'homzoù-mañ : « Dao atav warnezho ... Bec'h d'an dud fall ha disakret ... Dalc'h mat 'ta, Yann ... Toullgof anezhañ 'ta, Per ... Torr e benn outañ 'ta, Herve ... » Ne weled nemet skeiñ a-gleiz hag a-zehou, ha skrijus oa gwelet hiniennoù o rankout lakaat o zroad war-gorre ar soudard mac'hagnet evit tennañ e forc'h pe e falc'h er-maez eus e gorf. Kriz oa kement-se, mes ar c'hentañ oa ar gwellañ kaout ar benveg evit en em zifenn pe evit skeiñ adarre. Ar re o doa heskennoù-prad a skoe a-dro-chouk hag a faoute penn un den evel un irvinenn. Soudarded ar Republik a chom mantret ha sebezet ... N'int ket evit herzel ken, c'hoant o deus da gemeret an tec'h ; mes, siwazh evito ! n'int ket evit hen ober, rak kelc'het int ganeomp a bep tu. N'int ket evit mont war-zu Berven, rak freuzet eo pont Kergidu ; n'int ket kennebeut evit distreiñ da Gastell, rak ni a zo a bep tu d'an hent bras, adalek Tosenn Fantik betek Begavel, hag en tu all. Un eur c'hoazh hag hini eus ar soudarded ne chomo e buhez evit mont da lavaret da Vrest, pe d'e vro, e pelec'h eo bet lazhet ar soudarded, e genvreudeur, ha Canclaux, e jeneral.

Graet oa 'ta gant Canclaux hag e soudarded, a gave deomp. Tec'het a rae atav en hor raok ; diskenn en doa ranket da guzhat a-dreñv maner Kergidu, e-lec'h

n'eo evit ober netra ken gant e ganolioù. N'emañ ket tri-c'hant paz ken diouzh ar stêr ; ez a da vezañ beuzet...

Mes en un taol e weljemp an hent bras, war-zu Berven, leun a dud hag a deue buan d'an traoñ...

Piv oa ar re-se ?

Canclaux n'oa ket bet sotoc'h egedomp-ni, da noz an tennañ d'ar sord. Ni hor boa kaset kannaded da gemenn d'hor mignoned dont d'hor c'haout. Canclaux ivez en doa kaset daou soudard da Lesneven da lavaret d'ar Prat, a sturie ar gêr-se, dont diouzhtu gant e holl soudarded da Gastell, rak eno e starde an traoù. Canclaux a yoa ivez 'ta war-c'hed eus ar Prat ; hag ouzhpenn m'en doa aon rakomp-ni, ha ma kave gwelloc'h en em gannañ ganeomp war ar maez eget e kêr, abalamour m'en doa kanolioù, e teue d'hen diambroug, gant aon n'en divije ket gellet e-unan harpañ ouzhomp.

Pa welas Canclaux ar Prat en tu all d'ar stêr, e tegasas daou bezh kanol eus a-dreñv maner Kergidu, hag ec'h en em lakeas da dennañ war-zu ennomp ; mes n'oa evit ober droug ebet deomp, re sonn oa ar sav, ha ni a yoa war-gorre. Mes n'eo ket evit ober droug deomp eo e rae an dra-se, evit diskouez d'ar Prat petra da ober oa. Hemañ hen divinas, rak ne zaleas ket da lakaat e ganolioù da skeiñ warnomp. Neuze e voemp gwall lakaet. Ar Prat a skoe, dreist Canclaux, war Begavel, Tosenn Fantik, Kreac'h Moiek hag er parkeier a dro-war-dro ; ne ehane da skeiñ war an hent bras, pe e vije tud warnezhañ pe ne vije ket.

Petra a c'hellemp-ni da ober gant hor fuzuilhoù a-enep kanolioù hag a skoe a geit ? Kizañ a rankjomp, rak, ma vijemp chomet el lec'h ma edomp, ar Prat n'en doa nemet tennañ warnomp evel tennañ d'ar gwenn, pa 'z eo gwir n'oamp evit ober droug ebet dezhañ. Kerkent ha ma welas ar Prat ac'hanomp o

tec'het, e tosteas ouzh pont Kergidu. Kirri a beder rod, kirri hir kenañ a yoa gantañ ; lamet a reas ar c'hestell-karr diwar o rodoù[156], ha, goude se, o zaolas a-zioc'h ar ganol ; hir a-walc'h oant evit tizhout an daou du. Goude bezañ graet er c'hiz-se ur pont gant pevar garr, e lakeas e soudarded war droad da zont da gaout Canclaux. Kefestet-mat oa bet Canclaux ganeomp a-raok, hag e soudarded a yoa digalonekaet ; mes bremañ, p'eus en em gavet ganto tri mil pevar-c'hant soudard all, e sav kalon dezho, hag holl e pignont a-unan, dre an hent bras hag ar parkeier, betek Tosenn Fantik, Kreac'h Moiek ha Begavel.

Na dit ket da grediñ, evelato, hor boa-ni troet kein en un taol evit gwelet kement a dud o tont warnomp. Nann. Bremañ ne denner ken a dennoù kanol hag e c'hellomp tostaat adarre ouzh ar soudarded. An Aotrou de Kerbalanek, en hor c'hreiz, a ziskoueze deomp penaos en em gannañ ma ne ouiemp ket, hag eno, d'an nec'h, e parkeier Kervrenn, e voe ur c'hrog eus ar re startañ.

Kalz ac'hanomp a voe mac'hagnet ; me, evit va lod, am boa bet un taol baionetez em morzhed. Hennezh, avat, an hini en doa roet ar mestr-taol-se din, ne zaleas ket da vont d'ar bed all ; ur Roskoad yaouank em c'hichen, a dorras e benn outañ gant un taol krog. Daoust da se, va gwad a rede puilh, saflikañ a rae em botoù dre ma valeen ; koulskoude ne raen van ebet, ne ouien ket zoken oan tizhet. An neb n'eo ket bet en emgann ne c'hello biken kompren petra eo an den paour e-kreiz an tan, war an dachenn. E zaoulagad a luc'h en e benn evel daou gef-tan, an eonenn a zo e korn e c'henoù, disec'h eo e vuzelloù, e fronelloù a zo digor hag a deu evel moged anezho, e dal a zo roufennet, e gorf a-bezh a gren gant e herder, dialanet eo, ha koulskoude ne ehan da redet ha da skeiñ pa gav

e du ; kollet eo e benn hag e skiant gantañ. Lod a lavar eo c'hwez ar poultr eo a ra kement-se. Koulskoude gwechall, a-raok m'oa poultr, fuzuilhoù ha kanolioù ec'h en em ganned gant kement a gounnar ha bremañ. Me 'gredfe kentoc'h e teufe, e-pad an emgann, an Aotrou Doue da zilezer an den da heuilh sioù fall e galon, da ober droug dezhañ e-unan ha da dud ne anavez ket zoken, abalamour ar brezel a zo unan eus e walinier. N'eus forzh, evidon-me a gav din em boa kollet va fenn, n'em boa aon rak netra, ne raen van a netra. Gwelet a raen tud, hag a anavezen mat, astennet war an douar, mac'hagnet, hag ez aen e-biou dezho evel pa ne vijent ket bet eno ; va c'halon a yoa deuet da vezañ dir. N'em boa ken youl nemet lazhañ ha diskar soudarded muiañ ma c'helljen.

Kaer hor boa en em gannañ a galon, n'oamp ket evit herzel ouzh ar soudarded. Bremañ oant ouzhpenn seizh mil den warnomp, hag en em gannañ a ouient ivez gwelloc'h egedomp-ni, ret eo hen anzav. Sentiñ a raemp evit gwir, mes evelato, kalz o doa c'hoant da ober o fenn o-unan, hag er c'hiz-se ne vijent ket kavet, pa vije ret, el lec'h m'oa ezhomm anezho. Ha neuze, bremañ eo savet ar c'hanolioù betek Keinigoù, hag ac'hano e touarent ac'hanomp evel en ur c'hoari. Kollet oamp, siwazh ! anat oa. Neuze, an Aotrou de Kerbalanek a lavaras deomp :

« Gwazed a galon oc'h, en em virit evit ur wech all. Houmañ eo an abadenn gentañ deomp gant ar Republikaned, mes n'eo ket an diwezhañ, pe Kerbalanek a varvo a-barzh nebeut. Evit miret da gouezhañ etre daouarn hon enebourien, it pep hini d'e gêr da c'hedal ma kemennin deoc'h dont adarre d'am c'haout. »

Sentiñ a rejomp : pep hini a droas war-zu e gêr. Ar soudarded ne gredent ket dont re vuan warnomp, rak gouzout a raent peseurt degemer a gavent. Abalamour

da se e voe aes a-walc'h deomp holl tec'het diouzh Kergidu en ur vont a-dreuz dre ar parkeier, hag oc'h en em guzhat a-hed ar c'hleuzioù.

Canclaux ne zaleas ket kennebeut da vont kuit ha da zistreiñ da Gastell gant ar Prat, goude bezañ dastumet e dud varv, ha lakaet e kirri e soudarded mac'hagnet. P'edont o vont kuit e-biou Kroaz-Mean, ur paour kaezh kozh, ne rae nemet klask an aluzen, a zigoras e zor, o klevet trouz, evit gouzout piv a yoa o vont dre an hent. Ur soudard her gwelas, a vizas dezhañ, a dennas warnañ hag her lazhas, eñ ha n'edo ket e doare da ober droug da zen.

Ma rankas tud ar vro tec'het, e Kergidu, a-raok Canclaux, n'oant ket digalonekaet evit-se. Ur guchenn ac'hanomp, me 'gred oamp un daou-ugent bennak, a lakeas en hor penn bale war e lerc'h. Diouzh ar mintin oamp bet betek Milin ar Stank ouzh hen diambroug, ha bremañ hor beus c'hoant da vont d'hen ambroug hirañ ma c'hellimp. Bale a rejomp ivez 'ta a-dreuz ar parkeier, hag en em gaout a rejomp gant Canclaux goude m'oa savet, war-zu Kastell, diouzh Milin ar Stank. Skeiñ a rejomp holl a-unan, ha lakaat a rejomp kemmesk, kabal ha skrab e-touez ar Republikaned. Ne gredas den dont war hor lerc'h, mes tennet e voe, a-hed an hent bras, er parkeier, a-gleiz hag a-zehou, daouzek pe bemzek tenn kanol ne rejont droug da zen. Ur pennad larkoc'h e c'hoarvezas ar memes tra, ha larkoc'h c'hoazh kement all ; betek Kermoruz ez ejomp war-lerc'h.

Ha ni hor boa lazhet tud ? Ne oufen ket her lavaret deoc'h, rak ne daemp ket ha n'oamp ket evit mont da welet. Ar pezh a zo gwir, eo, hervez m'hel lavar Mortimer-Ternaux, skrivagner gall en deus komzet eus a emgann Kergidu, ar pezh a zo gwir eo ez eus merket, er parrezioù a dro-war-dro, anv meur a soudard lazhet, hag en o zouez emañ zoken anv an hini a yoa e penn

paotred ar C'halvados, am eus komzet deoc'h anezho. Dre gement-mañ e welit oa bet start an traoù ganeomp hag hor boa kempennet brav a-walc'h Canclaux hag ar Prat, kerkoulz war hent Kastell hag e Kergidu.

## PEMZEKVET PENNAD

### E-pad an emgann

Ne c'hellan ket kontañ deoc'h amañ kement tra a galon a voe graet e-pad emgann Kergidu ; pep hini a reas ar pezh a yoa dleet, ar pezh a c'helled da c'houlenn digantañ. Evelato e rankan lavaret deoc'h ar pezh a reas ur vandenn verc'hed [157] deuet d'hon heul. Micher ar merc'hed eo aozañ boued er gêr, diwall o bugale, peñseliañ dilhad o zud, n'eo ket avat bezañ o vrezelekaat gant soudarded, gwir eo an dra-se. Mes e Kergidu, n'oa ket ar memes tra. Eno, en hon touez-ni, n'oa soudard ebet, den-a-vrezel ebet ; eno n'oamp nemet tud eus ar vro, en em zastumet evit difenn hor feiz, hor roue, hon tud hag hor bro, hag ar merc'hed-se en hon touez a yoa evel pa vijent er gêr. Ur vad vras a rejont deomp. E-pad an emgann, pa welent unan bennak diskaret, ez aent war-zu ennañ d'hen dastum, d'hen degas ganto a-gostez evit her prederiañ, evel ur breur, pe e vije anavezet ganto pe ne vije ket ; a-walc'h oa dezhañ bezañ a-du ganeomp-ni. N'o doa ket a aon na rak Canclaux na rak e ganolioù. Kaer a yoa tennañ, ne raent van ; degas a raent ganto an hini mac'hagnet, ha goude bezañ graet dezhañ gwellañ ma c'hellent, her lakaent e kirri o doa klasket, war golo fresk o doa kerc'het. Nann, her lavaret a ran, ne oufe den, nemet her gwelet en defe, anaout ar vad a reas deomp merc'hed deuet gant o zud eus a Gastell, a Rosko, a Enez-Vaz, a Blougouloum, a Blouenan, etc.

Evito da vezañ deuet da brederiañ an dud gloazet hepken, an dra-se ne vire ket outo, e feson, da c'hoari o zaol pa vije ret. Div blac'h yaouank, eus a Arvor-Gleder, a yae da Gervrenn da brederiañ daou baganad a Blouneour-Draezh kouezhet en emgann ; unan anezho a yoa torret e c'henoù gant un tenn fuzuilh, egile a yoa toullet e gostez gant un tamm mindrailh. Pemp pe c'hwec'h soudard a gouezhas warno a-raok m'o doa gellet mont betek an ti, hag o doa c'hoant da beure-chuiñ an daou baganad. Mes ar c'hoant-se n'oa ket c'hoant an div blac'h yaouank. Lakaat a rejont an daou c'hloazet war an douar, hag, unan anezho, gant ur forc'h, eben gant ur peul, ec'h en em lakejont d'en em gannañ a-vat a-enep ar soudarded. Harpañ mat a rejont ivez, rak derc'hel a rejont ken na en em gavas un ugent bennak ac'hanomp-ni ganto. Ouzh hor gwelet, ar soudarded a spontas, ha, p'en em gavjomp ganto, n'oa ken nemet an div blac'h yaouank hag an daou baganad gloazet.

Ouzhpenn m'oa deuet ur vaouez bennak d'hon heul, oa deuet c'hoazh ganeomp meur a veleg. O ! mac'h oufec'h pegement a vad a ra da galon ur soudard kristen, derc'hent an emgann, en dervezh a-raok mont d'ar bed all marteze, kaout a-zindan e zorn ur beleg evit reiñ dezhañ, en anv Doue, ar pardon eus e bec'hedoù ! Mac'h oufec'h an dra-se, ne ve ket kement a c'hlabous ganeoc'h diwar gont ar veleien.

En amzer gozh, ar veleien a yoa karet ha doujet gant kement hini a anzave bezañ kristen mat. Deskiñ a raent d'ar bobl lezennoù Doue, her pellaat a raent diouzh falskredennoù an dud disakret. Abalamour da se eo o doa droug outo an dud fall a yoa e penn an Dispac'h, rak ar re-mañ a ouie ne deujent ket a-benn eus a dud ar vro, e-pad ma chomje en o zouez beleien

hervez kalon Doue ; ha setu perak oant en em lakaet da harluiñ anezho.

En hon amzer-ni, ur beleg a dal nebeut, pe netra zoken, eme ur rumm dud. Perak ? Abalamour ma ne gavont ket mat an traoù a reont. Ar pezh a ra ar veleien n'eo ket mat ? Traoù diskiant eo lavaret an traoù-se. Daoust ha bremañ kerkoulz hag a-ziagent, ar veleien n'int ket karget da ziskleriañ d'an holl lezennoù an Aviel ? Daoust ha n'int ket karget da ziwall an deñved roet dezho da viret, evel m'hel lavar hor Salver J.-K. ? Hag e viot souezhet neuze o klevet anezho o krial : « *Harz ar bleiz !* » pa deuio an dud fall da esa diswriziennañ [158] eus ho kalon karantez an Aotrou Doue ? Nann. En ilizoù, kerkoulz ha dre-holl, ar veleien a dle krial, hag a grio bepred a-enep an dud fall hag ar falskredennoù. Gwechall, evit serriñ o genoù outo, evit miret outo da brezeg gourc'hemennoù Doue ha re an Iliz, e veze troc'het o gouzoug outo ; bremañ ez eus c'hoant da viret ar memes tra. Peur e teuio adarre ar c'hiz kozh da zibennañ ar veleien ? Kentoc'h eget na soñj da galz marteze. Da c'hedal, ar veleien a gendalc'ho da brezeg lezennoù Doue hag a lavaro marteze da veur a Republikan : « Te a zo laer ... Te a zo den fall ... »

Re hir e choman da gomz deoc'h diwar-benn ar veleien, rak an dud vat n'o deus ket ezhomm a guzul, hag ar re fall ne zistroint ket. Burzhudusañ ma kavan eo seul vui ma vez sot ha diskiant ar pezh a vez lavaret diwar o fenn, seul vuanoc'h a se ne vez kredet ken. Daoust ha n'eo ket bet dre ar vro, e-pad ar brezel diwezhañ ker glac'harus, ar brud oa ar veleien eo a gase arc'hant d'ar Prus evit ober brezel d'ar Frañs, int-i hag a yoa o breudeur oc'h en em gannañ a-enep hon enebourien, int-i hag a varve hiniennoù anezho aet da heul ar soudarded ? Mat, an dra-se a zo bet kredet !

Envel a c'hellan deoc'h tri beleg hag a yoa deuet d'hon heul : an aotrou Breton, person Sibiril, an aotrou Krenn, kure Gwinevez-Lokrist, hag an aotrou Goachet, kure Gwitevede. Bezañ oa c'hoazh re all, ne anvan deoc'h nemet ar re a yoa eus hor bro-ni. Ne dan ket amañ da lavaret deoc'h ar vad o doa graet ar veleien-se deomp ; ho kalon her lavaro deoc'h gwelloc'h eget va c'homzoù. Kriz eo mervel e kogn ur park, e-kreiz ar vouilhenn pe war an erc'h, ur voled er penn, ur vrec'h torret, an divesker bruzunet, ar c'horf kilviziet a daolioù kleze pe a daolioù baionetez. Nag e ra vad d'ar galon kaout neuze ur beleg en ho kichen, ur mignon hag a lavar deoc'h : « Bezet dinec'h, va breur, « ho pec'hedoù a zo pardonet deoc'h. Doue a zo digor-« frank dor e varadoz evit ho tegemer, rak mervel a « rit evit ho relijion hag evit ho pro. » Ha ma teu ho lagad da dreiñ war-zu ho parrez, war-zu ar gêr, ar beleg a anavezo ar pezh a fell deoc'h, hag a lavaro deoc'h c'hoazh : « Ya, ya, va mignon, me a yelo da lavaret d'ho mamm : *"Kenavezo er baradoz"*, evidoc'h ! »

Komzoù er c'hiz-se a skuilh nerzh ha zoken un tamm levenez e kalon ar soudard paour a wel neuze, hep klemm [159], eur ar marv o seniñ evitañ, pell diouzh e vro.

Mac'h en em gannemp-ni a galon, arabat eo deoc'h krediñ n'en em zifenne ket ar Republikaned gwellañ ma c'hellent. Setu amañ un taol hag hen diskouezo deoc'h. Kontet eo bet din gant an aotrou Postek, person kozh Sant-Kadou, e-keñver Sizhun, bremañ o chom, en e gozhni, e ti an aotrou Abgrall, person Laniliz *, rak e Kergidu edo ganeomp-ni ivez Yann

(*) An aotrou Postek a zo marv abaoe m'eo skrivet an dra-mañ. Lennet eo bet dezhañ evelato *Emgann Kergidu,* hag e lavare, en ur vousc'hoarzhin : « Gwir eo ar pezh a gontez, dom Lan, mes perak komz ac'hanon-me ? »

Bostek. Neuze oa yaouank-flamm, ha, p'her gwelis, oa roget [160] e rokedenn, hag an tamm a nije gant an avel a-dreñv e gein. Nebeut goude emgann Kergidu e voe paket gant an archerien ha kaset da soudard pell diouzh e vro ; kaset e voe da Fontainebleau. — Ha setu perak, abaoe, e vignoned o deus, dre fars, hen lesanvet « Fontainebleau ». — Mes ne zaleas ket da zigampañ ac'hano hep lavaret kenavezo d'e gabiten ; distreiñ a reas da Witevede, e vro, hag a-benn daou viz goude se, edo adarre en hon touez-ni.

Mat, an aotrou Postek en deus lavaret din edont o tont diwar-dro Loklouer war-zu Kroaz Mean, eñ, Eozen Roue, a Gervengant, ha Glaoda e vreur. A-raok treuziñ an hent bras, Glaoda Roue a savas war ur c'hleuz da sellet a-dro-war-dro gant aon na vijent kouezhet e-kreiz un toullad Republikaned. Ne gleved trouz ebet. Kentañ tizh o doe, Yann Bostek hag Eozen Roue, voe gwelet Glaoda o vizañ, ha ker buan an tenn er-maez. Tennañ en doa graet war ur soudard hag a rede war-lerc'h Eli Bertevas, eus a vaner Pont Plenkoed. Bizañ mat en doa graet, rak diskar en doa graet e zen d'an traoñ. Ker buan ha m'her gwelas o ruilhañ, ec'h en em lakeas da grial a-bouez penn ouzh Eli :

« Chom a-sav ! chom a-sav ! lazhet eo ar soudard ganen-me »

Lazhet n'oa ket, n'en doa graet nemet terriñ e c'har outañ. Ker buan ha ma klevas ar soudard Glaoda o krial, e tistroas war-zu ennañ. Sevel a reas war e goazez [161], kregiñ a reas en e fuzuilh ha bizañ a reas d'e dro. Bizañ mat ha skeiñ eeun a reas, rak terriñ a reas e benn ouzh Glaoda, a gouezhas diwar ar c'hleuz, marv-mik, e-harz treid e vreur ha Yann Bostek.

Ha n'eo ket kement-se diskouez youl ha kalon ? Bezañ diskaret d'an traoñ gant ur c'har frigaset, kaout penn a-walc'h c'hoazh goude se evit kregiñ en e fuzuilh

ha tennañ war an hini en doa her gloazet, ha n'eo ket an dra-se en em gannañ a-zevri ha betek an huanad diwezhañ ? Ha ne deo ket an dra-se reiñ d'an enebour bazhad evit bazhad, pe, evit lavaret gwell, tenn evit tenn ? Eo, un dra galonek eo kement-se, ret eo hen anzav.

Ni, her gouzout a rit, ne vanke ket a galon deomp kennebeut. N'em eus ket a c'hoant da lavaret deoc'h ar pezh a reas pep hini ac'hanomp, re am befe da ober ; evelato e rankan kontañ deoc'h ar pezh a reas un tammig martolod diwar-dro Penn Poull, e Kastell. Ne gredan ket en divije ouzhpenn c'hwezek vloaz. Ur flotantenn mezher glas a yoa war e gein, un tulban [162] ruz en-dro d'e groazlez hag ur boned plat martolod war e benn. Edomp er gwashañ eus an emgann ; degouezhet oa neuze war an dachenn, ar Prat gant e soudarded hag e ganolioù ; dallet e vezemp gant ar boledoù o kouezhañ warnomp ; kouezhañ a rae an dud d'an douar n'oa ket diouzh kont. Mat, hennezh, ar martolod yaouank-se, a yoa gant e drompilh, ha ne ehane da seniñ kaer a yoa tennañ, kaer o doa mont d'an douar, ar re a yoa en e gichen. Kaout a rae dezhañ e rae vad deomp, hag, e gwirionez, me 'gav din son an drompilh a lakae ac'hanomp da sevel war hon treid. Ur pennad mat oa bet o seniñ, hag atav e valee er penn a-raok pa deuas ur voled da skeiñ war e zorn dehou, d'e frigasañ ha da stlapañ e drompilh pell dioutañ. Va martolod ne reas van ebet. Sellet a reas en-dro dezhañ da c'houzout e pelec'h oa strinket e drompilh ; mont a reas d'he dastum, kregiñ a reas enni gant e zorn kleiz, hag en em lakaat a reas adarre da seniñ evel pa ne vije c'hoarvezet netra ebet gantañ.

Piv a lavaro n'oa ket a galon e kreiz ar martolod yaouank-se ?

# C'HWEZEKVET PENNAD

## Goude an emgann

Goude m'oa echu emgann Kergidu, pep hini, evel em eus her lavaret deoc'h, a en em zastumas gant tud e vro evit mont kuit, nemet ur vandenn baotred yaouank a yoa aet da ambroug Canclaux, evel a ouzoc'h, ha n'o doa ket a c'hoant da vont d'ar gêr. Lakaet o doa en o fenn ober bepred hag atav, en noz hag en deiz, war ar maez evel e kêr, brezel da Ganclaux ha d'ar Republikaned, betek o huanad diwezhañ. N'eo ket ret din lavaret deoc'h edon e-touez ar re-se. Goude se, me a gonto deoc'h petra hon eus graet, mes a-raok e rankan lavaret deoc'h ar pezh a yoa c'hoarvezet gant Filip Kerangeven, a vereuri Kerouzere, ha gant an aotrou Breton, person Sibiril.

Du o fenn, glac'haret o c'halon, ez aent a-dreuz war-zu Sibiril. A-raok o doa kaset o zud d'ar gêr ; i a yoa er penn war-lerc'h evit gouzout ha n'oa chomet den ebet eus o bro gloazet en tu bennak. Edont o tremen maner Dourdu, pa deuas er-maez eus an ti ur vandenn soudarded. Ker buan e savas kri en o zouez, rak anat oa dezho oant kouezhet war daou enebour, pa 'z eo gwir edo e soutanenn [163] gant an aotrou Breton, hag e fuzuilh war e skoaz gant Filip Kerangeven. E-pad m'edo ar soudarded o lakaat o fuzuilhoù e doare da dennañ, an aotrou Breton ha Filip a yoa dija lammet

dreist ar c'hleuz en ur park, hag eus ar park-se en ur c'hoad bihan a-zioc'h ar foenneier. Eno e chomjont ur pennad da selaou ; klevet a raent ar soudarded oc'h ober klask a-dro-war-dro ; hini anezho ne deuas d'al lec'h ma edont, hag a-benn un hantereur e teuas an traoù da vezañ sioul. Anat oa ez oa aet ar soudarded en o hent. Marteze oa kroget aon enno na vije aet hon daou zen da glask tud da skeiñ warno. Filip Kerangeven hag an aotrou Breton a soñjas neuze dont eus o c'huzh evit mont war-zu ar gêr. Deuet oant er-maez eus ar c'hoad hag ez aent d'an traoñ a-hed ur c'hleuz, pa glevjont un tenn o krozal hag ur voled o sutal dreist o fenn. Kerkent e weljont e nec'h ar park ur soudard hag a deue d'ar red war o lerc'h. Ne welent nemet unan, mes ar re all a ranke bezañ tost, anez, Filip Kerangeven n'en divije ket tec'het. N'en doa ket a aon rak e zen, mes petra c'helle da ober e-unan a-enep ugent pe dregont soudard marteze, rak ur vandenn vat oant e maner Dourdu ?

« Deomp, Filip, eme an aotrou Breton, buanañ ma c'hellimp d'an traoñ, ha treuzomp ar ganol ; en tu all e vezo aes deomp kaout un tamm kuzh.

— Ya, Aotrou person, mes pa vezimp er foennog, e vezo aes dezhañ tennañ warnomp, e-lec'h, ma 'z eomp a-hed ar c'hleuzioù, e c'hellimp en em ziwall.

— Evit hemañ a zo war hor lerc'h a zo diskarget e fuzuilh, ha n'en deus ket a amzer d'he c'hargañ. A-raok ma teuy ar re all ne welomp ket, hor bezo treuzet ar ganol.

— Bolontez Doue ra vezo graet ! deomp en hent ! »

Hag an aotrou Breton ha Filip Kerangeven d'an traoñ buanañ ma c'hellent. Ar soudard a c'haloupe ivez war o lerc'h en ur grial outo chom a-sav ; gounit a rae warnezho un nebeudig marteze, mes evelato edont un tamm brav a-raok p'en em gavjont e traoñ ar park.

Skrimpañ [164] a rejont buan war ar c'hleuz ; mes p'edont o tiskenn en tu all, soutanenn an aotrou Breton a spegas [165] ouzh ur c'hef derv hag hen dalc'has a-ispilh. Filip a rankas dont en-dro d'hen dispegañ, hag, e-pad keit-se, ar soudard a c'hounezas kement warnezho, ma n'edo ket ouzhpenn kant paz ken war o lerc'h. Mall oa redet adarre.

« Deuit dre amañ, Aotrou person », eme Filip. « Me 'wel ahont un tamm torgleuz [166], ha diwarnañ hor bezo lañs da lammat en tu all. »

An aotrou Breton a sentas ; mont a reas war-eeun war-lerc'h Filip Kerangeven, hag, eveltañ, diwar an torgleuz, e c'hellas lammat en tu all d'ar ganol. Neuze ec'h en em lakejont da redet adarre buanañ ma c'hellent evit gellout mont er-maez eus ar foenneier ha sevel da gaout an tiez a zo dirak, rak eno e kavint tud d'o difenn.

Evel am beus lavaret deoc'h, ar soudard, en ur zont war o lerc'h, a grie warnezho chom a-sav. Ur wech m'oa tremenet ganto ar ganol, ne glevent trouz ebet ken ; an dra-se a zisamme un tamm o c'halon, hag, evel m'edo dija ar berralan ganto, e chomjont a-sav hag e tistrojont da welet hag un tamm lañs o doa c'hoazh. P'edont o tistreiñ, e klevjont ur griadenn, mes ne weljont den ; ar soudard a rede war o lerc'h a yoa evel teuzet. Souezhet e voent pa glevjont ur roc'hadenn evel unan bennak o tisteuler, ha pa weljont un dorn o sevel er ganol war gorre an dour.

« Filip », eme an aotrou Breton, « ar soudard a zo kouezhet er stêr hag a ya da veuziñ, deomp d'hen tennañ er-maez.

— Hen tennañ er-maez ! eñ hag a denne bremaik warnomp !

— Filip, henhont a zo ivez ur c'hristen. Marteze eo mab da un den ker kalonek ha te ; ranket en deus mont

da soudard, ha bremañ e ra e vicher. Da vab-te, marteze, a ranko ober ar memes tra er broioù all.

— Gwir a livirit, Aotrou person, deomp d'hen tennañ er-maez... Koulskoude n'on ket evit kaout truez outañ : bremaik edo o tennañ warnomp. »

Ret eo krediñ en doa bet c'hoant ar soudard da lammat dreist ar ganol, evel an aotrou Breton ha Filip Kerangeven, mes re verr oa bet e lamm hag oa kouezhet e-kreiz. P'en em gavas an aotrou person hag e gamarad war ribl ar stêr, oa aet dija ur pennad brav ar soudard gant an dour. Her gwelet a rejont hanter veuzet, aet gant an dour ha chomet stag ouzh ur skourr haleg a yae betek kreiz ar ganol. N'oant ket evit mont betek ennañ, rak re zon oa an dour ; n'oant ket evit hen tizhout, rak re hir edo dioc'h outo [167]. Neuze, Filip a lavaras d'an aotrou Breton :

« Ma lezfemp hemañ amañ ur pennadig c'hoazh, ne dennfe ken war ar Vretoned... Mes c'hwi ne fell ket deoc'h. Mat, tennomp anezhañ er-maez 'ta. Me a ya betek beg ar skourr haleg a welit a-zioc'h an dour ; c'hwi, krogit er wezenn gant un dorn, astennit din ho torn all, ha neuze dalc'hit mat gant ho taou zorn. »

Filip a valeas 'hed ar skourr, a blege gantañ ken na edo e-unan en dour betek e hanter ; astenn a reas e zorn evit distagañ ar soudard diouzh ar skourr m'oa speget outañ.

« Krog on ennañ, Aotrou person ; dalc'hit mat 'ta, riklañ a rit...

— Ya, Filip, darbet eo din kouezhañ. Te ac'h eus graet ur sachadenn warnon en ur gregiñ en da soudard. Bremañ on krog-mat adarre ; dalc'h mat ivez. »

Filip a zalc'has mat, tennañ a reas ar soudard eus an dour hag hen degas a reas war ar foennog. Kentañ a reas goude se an aotrou Breton ha Filip, voe teuler un taol-lagad en-dro dezho, gant aon ne vije deuet ar sou-

darded all da dennañ warnezho, mes ne weljont den. Neuze e lakejont ar soudard war e gostez, tro e c'henoù d'an douar. Ne zaleas ket da zislonkañ an dour en doa evet, digeriñ a reas e zaoulagad hag e chomas mantret o welet en e gichen an aotrou Breton ha Filip Kerangeven en doa c'hoant da lazhañ n'oa ket un hantereur c'hoazh. An daou-mañ her lezas hag a yeas kuit. Ar soudard, o welet anezho o vont en o hent, a savas e benn da sellet outo, mes ne lavaras ger ebet.

An aotrou Breton ha Filip en em lakeas adarre e bale, hag a en em gavas a-raok m'oa re noz e mereuri Kerouzere, e-lec'h m'edo ar c'hri hag ar gouel, rak gouzout a raent o doa ranket paotred Breizh kemeret an tec'h e Kergidu. Gwashoc'h c'hoazh zoken a yoa lavaret eget n'oa c'hoarvezet, rak ar brudoù fall a ya atav war gresk, ha krediñ a raed oa chomet Filip Kerangeven war an dachenn, pe da vihanañ mac'hagnet, hep den d'her prederiañ.

A-raok dilezer Kergidu, e rankan lavaret deoc'h un dra hag a ra poan d'am c'halon. En amzer a zo bremañ, ne gaver netra a vat ebet graet gant ar re gozh, evel pa rafed bremañ kement all a draoù brav ! Klevet a reer tud hag a c'hoarzh o kaozeal eus a emgann Kergidu, evel pa ne vije bet nemet ur bugaleaj, un taol brabañs graet gant tud ha ne ouient ket petra a raent. Dalc'hmat, ar re a c'hlabous muiañ, eo ar re a vez aonikañ p'en em gaver war var da goll ar vuhez, hag a vez da gentañ o treiñ kein e-pad an emgann ; her gwelet em eus vaunan. Soñjit ar pezh a gerfot, din-me, d'am oad, ho parnedigezh ne ray na tomm na yen. Me a oar peger start eo bet emgann Kergidu, ha soudarded Canclaux a zalc'has ivez pell soñj penaos oant bet teurket ganeompni. Setu amañ hag hen diskouezo deoc'h.

Goude emgann Kergidu, gant aon na deuje ar vro d'en em sevel a-bezh a-enep ar Republik, e voe dega-

set da Gastell seizh pe eizh mil soudard, ha forzh kanolioù ganto. Mat, bep tro ma ’z ae unan bennak diwar ar maez e kêr, un boned *segovii* war e benn, da werzhañ ul loen pe ur boezellad ed, ez ae raktal war e lerc’h ur vandenn soudarded en ur leuskel mil mallozh ha ne intented [168] ket. Ar c’homzoù-mañ hepken a gleved mat : « *Akre bone Kergidu.* » Anat oa o doa c’hoant da jarneal ha da sakreal diwar-benn ar boned *segovii,* abalamour an darn vuiañ ac’hanomp a yoa ar boned-se ganto e Kergidu ; hag ar re a yoa chomet bev eus a soudarded Canclaux, n’o doa ket ankounac’haet penaos oant bet kempennet ganeomp-ni, ha pegen tost oa bet dezho kaout holl ar marv war an dachenn.

E-touez ar bobl, oa ivez chomet pell ar soñj eus ar galon hor boa diskouezet e Kergidu hag eus an dismegañs o doa an holl evit soudarded Canclaux. Er bloaz 1830, pa voe kaset kuit ar roue gwirion Charlez X gant Louis-Philippe, ar roue goroer, en doa c’hoant da ober al lez d’an holl ha ne c’hellas tremen diouzh den, hag a rankas, er bloaz 1848, mont kuit d’e dro da vervel er-maez eus e vro, er bloaz 1830 e voe savet un arme a vourc’hizien er c’hêrioù, a goueriaded war ar maez, anvet *Gard nasional.* Va c’hrediñ a c’hellit, n’eus ket bet biskoazh falloc’h soudarded, ha n’eo ket hep souezh, rak an darn vuiañ anezho n’oant bet biskoazh krog e fuzuilh ebet. Ar re a ouie un dra bennak diouzh stok an armoù, a veze lakaet e penn ar *C’hard nasional ;* ya, pa vije kavet, rak d’ar mareoù-se oa c’hoazh rouez e Breizh ar re ne zalc’hent ket mat da vanniel wenn ar rouanez kozh. Ne ouzon ket a belec’h oa deuet an hini a yoa lakaet e penn Sibiriliz ; ar pezh a zo gwir, eo, e-pad an oferenn-bred, deiz ar pardon, hag e-pad ar gousperoù, edo en iliz, sonn en e sav, e dok gantañ war e benn zoken e-pad ar gorreoù hag ar venediksion.

Ken divalav e kavas an dud kement-se, ma klask-

jont, evit diskargañ o c'halon, un anv da reiñ dezhañ hag a vije an dismegañs ar vrasañ. Mat, lesanvet e voe *Pierrig Canclaux.* Ha ne welit-hu ket dre gement-se pegement a fae a rae an dud war Ganclaux ha pegement a stad ac'hanomp-ni. Hag e c'hellfe goude se ur gwir Breizhad dont da ober goap eus ar re a zo en em gannet e Kergidu ?

Bugale an den-se o deus dalc'het e lesanv, hag abaoe, e Sibiril, e Kleder, e Plougouloum, ha zoken e Kastell, n'int anvet nemet bugale Pierrig Canclaux.

Ma n'eo ket a-walc'h an traoù-se evit diskouez deoc'h peger start oa bet emgann Kergidu, setu amañ ul lizher hag hen diskouezo deoc'h. N'eo ket skrivet gant ur Breizhad, skrivet eo gant Canclaux, nebeut dervezhioù war-lerc'h an emgann, d'ar re a yoa e penn ar c'houarnamant, e Pariz, ha Canclaux ne dlee ket re veuliñ ar Vretoned.

« *Kastell, e Bro-Leon, 25 Meurzh 1793.*

« Diouzh al lizher diwezhañ am beus skrivet deoc'h,
« hoc'h eus gwelet pegement a soudarded a zo bet ret
« din degas ganen eus a Vrest evit gellout dont a-benn
« eus ar goueriaded, etre Brest ha Lesneven *. Ne
« c'hellis ket chom pell da ehanañ e Lesneven, rak
« lavaret e voe din ec'h en em save a-enep ar Republik
« an dud a-bezh war-dro Kastell, ha zoken oa ganto ur
« pezh kanol. Gwir oa kement-se, mes n'oant evit ober
« netra gant o c'hanol, rak ar c'harr hen douge a yoa
« torret e ahel **.

(*) Me'gred Canclaux a gomz amañ eus ar pezh a yoa c'hoarvezet e Plabenneg.

(**) Pa lavar Canclaux o doa koueriaded Kastell ur pezh kanol, torret ahel e garr, e lavar gevier. N'oa bet pezh kanol ebet etre hon daouarn, nemet re Canclaux, deiz an tennañ d'ar sord, evel a ouzoc'h.

« Ne varc'hatais ket, dont a ris eus a Lesneven da « Gastell, mes ne voe ket hep poan. 'Hed an hent em « beus ranket en em gannañ a dennoù fuzuilh hag a « dennoù kanol. Kalz soudarded am beus kollet, rak, « hen anzav a rankan, tud ar vro-mañ en em gann gant « kalon ; ne dec'hont ket evit un tenn na daou, deuet « int war hor lerc'h betek e kêr Gastell zoken. Ar pezh « a c'hloaze ac'hanomp ar muiañ, oa o gwelet o « kouezhañ warnomp pa soñjemp an nebeutañ, o ten-« nañ pep a denn hag o vont da guzhat ker buan ha ker « mat ma ne c'hellemp ket gouzout da belec'h ez aent. « Ne daent ket d'ar gêr, rak a-benn un hantereur pe « nebeutoc'h, e kouezhent adarre warnomp, ha, kuzhet « evel er gwechoù all, a-dreñv ur c'hleuz pe e-kreiz ur « vodenn lann, e touarent ac'hanomp hep na c'hellemp « ober droug bras dezho. Unan bennak hor beus paket « evelato, hag em beus goulennet diganto piv a yoa en o « fenn. Lavaret o deus din n'oa den o sturiañ anezho, « pep hini a rae e benn e-unan. N'o c'hredan ket, rak el « lec'h m'oa ret ha d'ar c'houlz m'oa ret, e kouezhent « warnomp ker brav, ma ne c'hellemp ket mont war o « lerc'h. Ret eo ivez 'ta ma ve mestr war an holl unan « bennak hag a oar kerkoulz stok an armoù evel mac'h « anavez doare ar vro. Abalamour da se e pedan « ac'hanoc'h da zegas din soudarded, ha degasit din « muiañ ma c'hellfot, rak anez e c'hellomp bezañ « holl lazhet amañ. Ret eo deomp diskouez forzh sou-« darded ha forzh kanolioù evit esa ober un tamm « aon da dud pennek ar vro-mañ. »

War-lerc'h, merket :

« CANCLAUX, jeneral. »

Ma ne lavar ket Canclaux penn-da-benn ar wirionez d'e vistri a yoa e Pariz, ma tro e stal bravik a-walc'h, n'eo ket evit nac'h da vihanañ oamp-ni en em gannet a

galon. Piv a deuio war-lerc'h kement-se da lavaret oa bet ur bugaleaj emgann Kergidu ?

Paotred yaouank a Vreizh-Izel, ma rankit, eveldompni, kregiñ en ho fuzuilh, dilezer ti ho tad, — n'eo ket me eo her goulenn deoc'h, — evit difenn ho pro, ho peleien hag ho relijion, grit ar pezh en deus graet Yann Pennorz hag e gamaraded, hag ho pezo graet ar pezh a c'houlenn Doue diganeoc'h.

## DILOST AR C'HENTAN LODENN

## NOTENNOU

### PENNAD 1

1. « ijin » : « izign » er skrid.
2. « kofes » : « koves » er skrid.
3. « nevezinti » : « nevezenti » er skrid.
4. « tud ar bed-mañ n'o doa pe wel » : « n'o doa pe vel » er skrid. D'hor soñj e talvez n'o doa netra da welout.
5. « eferus » : « efeerus » er skrid.
6. « eus a wad » : « eus a c'hoad » er skrid.
7. « da Ouel-Yann » : « da C'houel-Yann » er skrid.
8. « ar c'herreg » : « ar gerreg » er skrid.
9. « sekretiri » : « segretiri » er skrid.

### PENNAD 2

10. « Evel-se, n'eo ket hep souezh mar doa karet... » Seblantout a ra e vije ur fazi amañ hag e teu Lan Inizan da lavarout ar c'hontrol eus ar pezh a felle dezhañ lavarout.
    Ar ger *hep* a zo a re moarvat.
11. « dizeleiñ » = « dizoleiñ ».
12. « liked koad » = « kliked-koad ».
13. « elumet » : « alumet » er skrid.
14. « sklapent » = « stlapent ».
15. « kalirioù » : « kalurioù » er skrid.
16. « re veiet », moarvat ez eo ar strishadur eus « re vec'hiet ».
17. « e lezoc'h » = « e lezot ».
18. « merzherinti » : « merzerenti » er skrid.
19. « div c'henaouad » = « daou c'henaouad ».
20. « kalonek-sont » = « kalonek-hont ».

## PENNAD 3

21. « unan eus ar brasañ parrezioù » : « unan euz ar vrasa parresiou... » er skrid.
22. « drezañ » : « dreizhan » er skrid.
23. « Mar deus tud mat er c'hêrioù » = « Mar deus tud vat » ?
24. « speg » = peg ; « spego » = pego.
25. « a c'hounid » = « a c'hounez ».
26. « ar c'henaouad » = « ar genaouad ».
27. « liñser » = « liñsel ».
28. « e dri mab » : « e dri vab » er skrid.
29. « Da c'hougleze » : « Da c'hour-gleze » er skrid.
30. « ar c'halonekañ degemer » : « ar galouneka digemer » er skrid.

## PENNAD 4

31. « N'eo ket hep souezh eta » a zo evit « N'eo ket souezh... »
32. « e ganfarded » : « e ganfarted » er skrid.
33. « Koadou » : « Koadout » er skrid.
34. « e C'houel-Mikael » = « e Ouel-Mikael ».
35. « lizher-feurm » : « lizher-ferm » er skrid.
36. « ar vorbig varellet » : « ar mor-bik marellet » er skrid.
37. « enezenn Vriad » : « enezenn Brehat » er skrid.
38. « ha pa veze aet... » : « ha pa vije aet... » er skrid.
39. « un evn gwenn » : amañ e c'hellfe bezañ un evn « gwevn » (« e-lec'h ma tebr lein ne zebr nep tro e goan »).

## PENNAD 5

40. « ur muzul » : « ur muzur » er skrid.
41. « dec'h » = « deoc'h ».
42. « Leret » = « lavarit ».
43. « keret » = « karit ».
44. « a heje » : « a oje » er skrid.
45. « Pehini » : « Pini » er skrid.
46. « drezañ » : « dreizhan » er skrid.

## PENNAD 6

47. « sklakal » = « stlakal ». (memes tra p. 98, l. 16).
48. « hep klemm » : « hep en em glemm » er skrid.

49. « dizeleiñ » = « dizoleiñ ».
50. « spegañ » = « pegañ ».
51. « e weltre » : « e vuentle » er skrid.
52. « Ar pezh a zo gwir eo hini anezho ne ouie petra c'hoantae egile ». Meur a wech e kaver er skrid frazennoù savet en doare-se. Lavarout a rafemp : « Ar pezh a zo gwir eo ne ouie hini anezho... »
53. « war e giz » : « var he c'hiz » er skrid.
54. « delezoù » = « derezioù ».
55. « ormidoù » = « orbidoù ».
56. « un durumell » : « un turunell » er skrid.
57. « evidout » : « evidot » er skrid.
58. « o c'hoari » : « e c'hoari » er skrid.
59. « Ne ouzot » : « Ne ouzout ».
60. « reuget » = « roget ».
61. « o fougeal » : « oc'h en em fougeal » er skrid.

## PENNAD 7

62. « da dan foultr » = « da dan foeltr ».
63. « ar c'hrizder » : « ar grizder » er skrid.
64. « marchosioù » : « mechosiou » er skrid.
65. « mar deuont » : « mar teuont » er skrid.
66. « drezañ » : « dreizhan » er skrid.
67. « enoeiñ » : « inoui » er skrid.
68. « splamm » = « splann ».
69. « skrimpañ » = « krimpañ ».
70. « ez oad » : « ez oar » er skrid.
71. « prez » = « pres ».

## PENNAD 8

72. « Santez Wendrog » : « Santez Vendrok » e skrid L. Inizan. Ar stumm gwellañ a vefe « Santez Wentrog ».
73. « an hini anezho a rae muiañ trouz dre ar vro », gwelout notenn 75.
74. « enoeus » : « inouus » er skrid.
75. « an hini en deus graet muiañ vad d'ar vro » Peurvuiañ e vez lavaret : « ar muiañ a drouz », « ar muiañ a vad ».
76. « ne vezint » : « ne vizint » er skrid.
77. « ar gwazed » : stumm leonek evit « ar wazed ».
78. « he gouelioù » : « he c'houeliou » er skrid.
79. « war bave Lesneven » : « war bavez Lesneven ».
80. « ne ankounac'hait » = « na ankounac'hait ».
81. « lazhañ » : « lac'ha » er skrid.

## PENNAD 9

82. « grozmol » : « un tamm krozmol » er skrid ; keñveriañ gant « kroz ».
83. « lazhañ » : « lac'ha » er skrid.
84. « oc'h esa sevel » : « oc'h esa en em zevel » er skrid.
85. « hag e kendalc'has » : « hag e kendelc'has » er skrid.
86. « pa glevjor » = « pa glevjod » ; « pa glefcheur » er skrid.
87. « ar c'hrizder » : « ar grizder » er skrid.
88. memes tra evit « pa glevjor ».
89. « ar vuntrerien fallakr ha digalon-sont » = « ar vuntrerien fallakr ha digalon-hont ».
90. « evidout » : « evidot » er skrid.
91. « dit-te » : « dide » er skrid.
92. « lazhañ » : « lac'ha » er skrid.
93. « Sant-Nouga » : « Sant-Vouga » er skrid.
94. « M'am bijen-me » = « M'am bije-me » : kavet e vez un tamm e pep lec'h stummoù personel da stummoù « endevout » ar verb « bezañ ».
95. « an dud gwellañ » = « an dud wellañ ».
96. « ar galouperien-noz » = « ar c'halouperien-noz ».
97. « Setu perak Ian Pennors ne vezo biken republikan » er skrid = « Setu perak ne vezo Yann Pennorz biken republikan ».
98. « ar galeounerien » = « ar c'haleourien ».

## PENNAD 10

99. « ar sekretiri » : « ar segreteri » er skrid.
100. « lamet » = « lemel ».
101. « e leveror » : gw. ivez « e kavor », e derou ar pennad-mañ, p. displeget e vez « ar boaz » gant an amzer-da-zont amañ.
102. « Aon ac'h eus » : « Aon ec'h eus » er skrid.
103. « ar valtoururerien » : « ar vatouterien » er skrid.
104. « ma vez gellet kaout » : er skrid e kaver « ma vez gallout kaout » ; ur fazi moarvat, dre ma oa *kaout* war-lerc'h.
105. « hortet » = « bountet ».
106. « e klevjor » : « e klefcheur » er skrid.
107. « er bloaz-mañ » : « er bla-mañ » er skrid.

## PENNAD 11

108. « he lezennoù ». Moarvat « o lezennoù ».
109. « seniñ » : « sini » er skrid.

110. « ar barrezianiz » : « ar barrisioniz » er skrid.
111. « e porzh ti-kêr » ; e lec'h all e kaver « an ti-kêr ».
112. « ar c'horonal » ; « ar c'holonel » er skrid.
113. « ouzh moger ti-kêr ha war-dro an iliz » ; gwelout notenn 111, uheloc'h.
114. « a-enep dezhañ » : « a-eneb-d'han » er skrid.
115. « torfedour » : « torfetour » er skrid.
116. « loeroù » : « lerou » er skrid.
117. « enep dezhañ » : « eneb-d'han » er skrid.
118. « kreñvaat » : « en em greñvaat » er skrid.
119. « ur vintinvezh » = « ur mintinvezh ».
120. « na den goude-se... ». Marteze « ha den goude se... ».

## PENNAD 12

121. « e vuoc'hig » : « he vioc'hik » er skrid.
122. « e barrezianiz » : « e barrisioniz » er skrid.
123. « tro c'houllo » : « tro goullo » er skrid.
124. « dre bevar c'horn ar bourk » : « dre bevar gorn ar bourk » er skrid.
125. « euredin̈ » : « eureujin̈ » er skrid.
126. « euredoù » : « eureujoù » er skrid.
127. « rejor » : « rejeur » er skrid.
128. « fougeal » : « en em fougeal » er skrid.
129. « lavaror » : « lavareur » er skrid.
130. « da senin̈ » : « da zini » er skrid.
131. « ezhec'h » : « ezac'h » er skrid.
132. « buntañ » = « bountañ ».
133. « skerj o fenn » : moarvat « skoerj », « skoelf ». Marteze e vefe ivez er ger « skerj » un tamm meskaj gant « serzh ».
134. « lazhet » : « lac'het » er skrid.
135. « da bont ar Saezh » : « da bount ar Zeaz » er skrid.

## PENNAD 13

136. « grozmol » : « krosmol » er skrid.
137. « da lakaat an traoù e belibann » : moarvat « da lakaat reuz, mesk, strafuilh ». « Bili-bann » er geriadur.
138. « an dispac'h bras » : « an dispac'h vraz » er skrid.
139. « lamet » = « lemel ».
140. « pa veze » : « pa vije » er skrid.
141. « ar c'henaoueien » : « ar ginaoueien » er skrid.
142. « afer » : « efer » er skrid.
143. « tulban » : « turban » er skrid.

144. « fougeal » : « en em fougeal » er skrid.
145. « Labour az pezo » : « Labour e pezo » er skrid.
146. « oad » : « oar » er skrid.
147. « ne strak ket » : « ne strakl ket » er skrid.
148. « eñv » = « neñv ». Gwelout « neñv » e Geridur Istorel Roparz Hemon.
149. « dioc'h ouzhomp » = « diouzh ouzhomp » (!). « Diouzhomp » er yezh unvan.

## PENNAD 14

150. « ar gwazed » : stumm leonek evit « ar wazed ».
151. « ferc'hier » : e skrid L. Inizan e kaver « freier » : evel-se e vez distaget liester « forc'h » e lec'hioù zo eus Bro-Leon.
152. « mar deujed » : « mar teuchet » er skrid.
153. « ur waremm » : « eur goaremm » er skrid.
154. « war e giz » : « var he c'hiz » er skrid.
155. « leverjon » = « lavaris ».
156. « rodoù » : « rodoù » a zo er skrid. Marteze ez eo « roudoù » ; ma vije bet « rodoù » e vije bet « rojou » er skrid moarvat.

## PENNAD 15

157. « ur vandenn verc'hed » : « eur vandenn merc'hed » er skrid.
158. « diswriziennañ » : « diskrisienna » er skrid.
159. « hep klemm » : « eb en em glemm » er skrid.
160. « roget » : « reuget » er skrid.
161. « war e goazez » : « var he c'hoazez » er skrid.
162. « tulban » : « turban » er skrid.

## PENNAD 16

163. « e soutanenn » : « he zoudanenn » er skrid.
164. « Skrimpañ » = « Krimpañ ».
165. « a spegas » = « a begas ».
166. « torgleuz » : « torkleuz » er skrid.
167. « dioc'h outo » = « diouzh outo ».
168. « intented » : « ententet » er skrid.

## TAOLENN